ROPARZ HEMON

# Alanig an Tri Roue

(Brezhoneg Eeun)

Skeudennoù gant LANGLEIZ

Skridoù Breizh
La Baule
1950

PENNAD 1

# Ar c'hraou Nedeleg

E kambr mamm-gozh Alanig e oa un armel vras, hag an armel-se a oa leun a draoù prizius.

Ne veze ket digoret bemdez. Marteze ur wech ar miz.

Pa veze digoret, hini eus ar vugale, — nag Alanig, nag e c'hoar vihan Anna, na zoken e genderv Loeiz, hag eñ koulskoude ur paotr bras pemzek vloaz, — ne veze lezet da dostaat. Ret e oa dezho chom pell, ha chom sioul. Bez' e c'hellent avat digeriñ o daoulagad ken frank ha ma karent da sellout.

En armel-se e oa gwiskamantoù kaer mamm-gozh, ar re he doa bet gwechall en amzer he yaouankiz : brozhioù voulouz ha tavañjerioù seiz brodet gant bleunioù ha laboused arc'hant hag aour. Bez' e oa ar c'hoef dantelezh hag ar botoù ler gwenn bihan, — bihan-bihan e oa treid mamm-gozh, — he doa douget da zeiz hec'h eured. Hag ivez ar jiletenn wenn en doa douget tad-kozh en devezh-se. Pa veze dibleget ar jiletenn-se dirazo e ranke ar vugale c'hoarzhin, o soñjal pegen treut

e oa tad-kozh neuze, hag eñ bremañ tev e gof evel ur varrikenn.

En ur c'horn eus an armel e oa c'hoarielloù (1). Met ar re-se ne vezent roet gwech ebet d' ar vugale. Bez' e oant c'hoarielloù ur plac'hig vihan, a oa marv pell 'zo, pell 'zo. Ar plac'hig-se a oa hec'h anv Anita.

— « Va merc'hig-me e oa-hi, » a lavare mamm-gozh, « c'hoar ho mamm deoc'h-c'hwi, Alanig hag Anna. Ho moereb e vije bet eta. Nemet aet eo diouzhimp. Emañ bremañ er baradoz, un aelig eus an Aotrou Doue. »

Alanig da gentañ ne gomprene ket mat penaos e vije bet ur plac'hig vihan moereb dezhañ. E voerebed a oa kozh, darn anezho tost ken kozh ha mamm-gozh. N' o doa ket a c'hoarielloù, hag hini anezho ne oa heñvel ouzh un aelig eus an Aotrou Doue. Da vihanañ, ne oant tamm ebet heñvel ouzh an aelig a oa e skeudenn e ti ar seurezed, e-kichen an nor, hag a heje e benn da drugarekaat pa veze lakaet ur gwenneg er c'hef a oa dindan e dreid.

Bremañ ma oa paket gantañ e seizh vloaz, — an oad a skiant, eme e vamm, — e komprene gwelloc'h. Ar plac'hig-se, a oa he foltred war siminal mamm-gozh, a vije deuet da vezañ bras evel e voerebed all. Marteze he dije roet dezhañ ha da Anna he c'hoarielloù. Met ar c'hoarielloù-se, e-lec'h bezañ miret en armel, paper seiz tro-war-dro dezho, a vije bet torret marteze gant Anita ha taolet en tan abaoe pell, — eviti da vezañ bet, hervez mamm-gozh, ur plac'hig fur, kalz furoc'h evit Alanig.

En armel mamm-gozh, war ar stal uhelañ, e

(1) c'hoarielloù : traoù da c'hoari.

weled c'hoazh un dra bennak ; pe gentoc'h ne weled ket, rak kuzhet e chome a-hed ar bloaz e-barzh ur voest kartoñs melen ; ar c'hraou Nedeleg e oa.

Da zerc'hent Nedeleg e veze tennet er-maez. Ur gador a veze lakaet dirak an armel digor-bras. Tad Alanig a bigne war ar gador. Tapet e veze gantañ ar voest pounner.

— « Diwallit, Jermen, diwallit, » a lavare mamm-gozh, oc'h astenn he divrec'h.

Met tontoñ Joz a oa eno hag a astenne e zivrec'h ivez. Ha tad Alanig, gwech ebet, ne gouezhe ar voest digantañ. Risklañ a rae goustadik etre divrec'h tontoñ Joz, hag e veze kaset gantañ, ar vugale ouzh e heul, betek ar gambr vras.

An daol etre an daou brenestr a oa bet lamet diwarni al listri-bleunioù, ar vagig er voutailh, ar c'hregin-mor hag an horolajig, hag a oa bet diboultrennet ha naetaet ha frotet mat gant Mai-Von. Ar c'hraou, deuet er-maez eus e voest, a veze lakaet eno, harp ouzh ar voger.

Da gentañ, ne oa ket ken brav-se da welout. Graet oa e koad hag e paper tev ha du. Ar paper-se a oa ar reier. Met e-barzh ar voest vras e oa ivez ur bern boestoùigoù bihan. Kaerat traoù a veze tennet eus ar boestoùigoù-se !

Bez' e oa ar steredenn, ar steredenn aour a veze staget gant un tach kouevr, en nec'h hag e-kreiz. Bez' e oa neud arc'hant gant boulloùigoù ruz ha glas, a veze skoulmet a bep tu. Bez' e oa gwez bihan, a veze plantet, — ne oa ket re ziaes, rak ur plankennig koad a oa dindan pep hini anezho, — e-mesk ar reier.

Neuze e veze peget gloan gwenn amañ hag ahont da ober an erc'h.

Ha neuze, — pebezh levenez ! — al loened hag an dud.

An azen hag an ejen a veze sanket er foñs. Kerkent e veze degaset foenn dezho, rak naon o devoa sur, goude tremen ur bloavezh hep debriñ tamm en armel mamm-gozh. Dizale ne weled mui nemet o fennoù, diskouarn hir an azen ha korn lemm an ejen, — korn, a lavaran, rak ar c'horn all a oa torret.

E-kreizig-kreiz leur ar c'hraou e veze lakaet ar gweleig-plouz. Setu ma oa prest pep tra da zegemer ar Mabig Jezuz hag e gerent. Ar Mabig, e zivrec'h astennet gantañ, e benn damsavet, harpet war ur c'helc'hig aour, a veze ledet war e gein war e weleig ; e vamm, en he mantell c'hlas, a zaouline dirazañ en tu dehou. E dad-mager, en e vantell wer, a yae da zaoulinañ en tu kleiz. Kelc'hioù aour a oa ivez war o fennoù.

N' eo ket an tri-se, ret-mat hen anzav, a blije muiañ da Alanig.

Ar baotred-deñved, ha dreist-holl o loened, a oa koantoc'h. Lakaet e vezent dirak an nor, pe an toull-digor ma kavit gwell. Bez' e oa ur c'hi du, da deurel evezh ouzh an deñved. N' en devoa ket kalz d' ober, rak an deñved-se a oa sioul, pleget o fennoù ganto, nemet unan hag a selle ouzh ar Mabig Jezuz. Arabat ankounac'haat an div c'havr, hag a bigne uhel-uhel gant ar reier, evel m' emañ ar c'hiz gant givri.

Netra avat ne oa par d' an tri Roue, Melc'hior, Baltazar ha Jaspar.

Un hent a veze graet gant ur vandenn lien gwenn, hag a gase eus bro an tri Roue betek ar c'hraou. War an hent-se e veze lakaet Melc'hior, daoulinet, o kinnig d' ar Mabig ur voestig leun a aour. A-dreñv e gein e lakaed Baltazar, daoulinet

ivez, en e zorn ur podig leun a ezañs o tivogediñ, — nemet ar moged, siwazh, ne oa ket gwir voged ; e plastr e oa graet evel Baltazar. Jaspar, ha n' en doa ket bet amzer da zaoulinañ, a oa gantañ ur baner ; er baner-se e oa mir ; Alanig ne ouie ket petra oa « mir », ha den ebet n' en doa lavaret dezhañ biskoazh petra oa ; goulennet en doa ur wech gant Mai-Von, ar vatezh ; met Mai-Von he doa respontet, evel ma kustume ober pa veze graet re a c'houlennoù : « Se zo tout memes tra ».

An tri Roue-mañ a oa bras, kurunennoù aour war o fenn, mantilli ruz gant pikoù aour war o zro. Melc'hior a oa melen e zremm, ur pezh barv hir o tiskenn betek e c'houriz. Baltazar ivez, nemet un tammig berroc'h e varv marteze. Jaspar a oa ur morian, da lavarout eo e oa du-pod e groc'hen, ha n' en doa ket a varv.

Tabut a save a-wechoù etre moerebed Alanig da c'houzout pehini a oa Jaspar, ha pehini Baltazar. Met evit Alanig an traoù a oa sklaer : Jaspar oa ar morian, ha mat pell zo.

War-lerc'h ar roueed e teue o soudarded hag o servijerion. Ha kaer e oant avat ! Bez' e oa ur soudard war ur marc'h du, ur sabrenn gromm en e zorn dehou, hag a save uhel a-us d' e benn. Gant e zorn kleiz e sache pezh a c'helle war brid e varc'h. Ha ret e oa ivez, rak ar marc'h a felle dezhañ lammat e-barzh ar c'hraou, marteze da laerezh e foenn digant an azen.

Ar c'hañval (1), evit echuiñ, un dra bennak evel ur roued war e gein, kaset gant ur morian bihan war-bouez ur gordenn. Al loen hag e vorian

(1) kañval : loen pevarzroadek, dezhañ daou vos war e gein.

a zeue da ziwezhañ-holl ; ar re-mañ, koulskoude, o devoa al lec'h kentañ e kalon Alanig.

Hervez ar bloavezhioù, traoù all a weled trowar-dro d'ar c'hraou. Ur wech ma oa bet roet da Alanig un houad keluloid, e oa bet lakaet da neuiñ ouzh troad ar reier war un tamm melezour. Ken tev oa an houad hag an deñved. Se ne rae forzh.

Ur bloavezh all, Alanig a lakaas e garrig-dredan e-kichen an tri Roue. Teir eus merc'hodennoù (1) Anna a oa azezet e-barzh. Tud, na petra 'ta, deuet eus Breizh da welout ar Mabig Jezuz. War se, Loeiz en doa lakaet e garrig-nij e pign a-us d'ar c'hraou.

Mamm-gozh a leze ar vugale da ober. Ne rae nemet c'hoarzhin o tremen diouzh o froudennoù. Gant ar re vras ne oa ket kont evel-se. Ar c'hraou a oa dezhi, ha da zen all ebet. Hen diskouez a reas, da skouer, un deiz ma oa distroet tontoñ Joz, e miz Kerzu, eus ur veaj, gant skeudennoù plastr en doa prenet e Provañs, hag a veze graet er vro-se, emezañ, da gaeraat ar c'hrevier Nedeleg : ur miliner, ur marc'hadour-gwestell, ur varc'hadourez-vioù, ur paotrig-kegin, ha me oar.

— « Evit war va c'hraou Nedeleg, » he doa lavaret mamm-gozh, « n'em eus ket ezhomm eus ar re-se. Kant bro, kant giz ; giz va bro-me eo va giz. »

Tontoñ Joz n'en doa ket respontet. Lonket en dije e deod kent evit respont mamm-gozh.

Mamm-gozh a rae al lezenn. Al lezenn-se a-wechoù a oa strizh. Evel ma oa bet Nedeleg en he yaouankiz e ranke Nedeleg bezañ atav. N'eo

(1) merc'hodenn : merc'hig, e koad peurliesañ, a vez roet d'ur plac'hig da c'hoari.

ket en he zi e vije bet gwelet ur wezenn Nedeleg nag un tad Nedeleg kennebeut. (Pebezh tad Nedeleg e vije bet tontoñ Joz !)

— « An traoù-se, » emezi, « a zo mat evit ar Brusianed hag ar Saozon. »

A-boan m' he doa roet aotre da lakaat lampoù tredan (1) en-dro d' ar c'hraou e-lec'h goulaouennoù koar.

(1) lampoù tredan : lampoù elektrek.

PENNAD 2

# Tintin Fina

Seizh vloaz e oa Alanig eta. Setu ma kouezhas klañv un nebeud a-raok Nedeleg. Ne oa ket klañv-fall. Ret dezhañ avat chom war e wele, difennet sevel gant ar medisin.

E gambrig a oa e-kichen ar gambr vras. Er bloavezh-se e oa bet kempennet ar c'hraou er c'horn etre ar voger-draoñ hag ar siminal, evit Alanig da welout eus e wele, pa veze digoret an nor. Graet e oa bet ivez abretoc'h eget kustum, pevar devezh a-raok deiz ar gouel.

Mintin ar bevar-warn-ugent a savas, ha glav hag avel er-maez. Ken yen oa bet an amzer m' en devoa lavaret tontoñ Joz en derc'hent :

— « Erc'h a vo marteze. »

Ar ger « erc'h », ar ger burzhudus, a oa kouezhet e diskouarn ar vugale, plijusoc'h evit ur ganaouenn, plijusoc'h evit kleier.

Louet oa bet an oabl, eus al liv-se en doa graet da dud vras all, mamm ha tad ha tad-kozh, lavarout ivez :

— « Erc'h a vo marteze. »

Met kaer a oa bet d' ar vugale gortoz, e oa chomet serr ar c'houmoul. Pemp pe c'hwec'h gwech, Anna, peg he fri e kambrig he breur ouzh gwerenn ar prenestr, he doa gwelet « un dra bennak gwenn » o tiskenn eus an oabl. Met ar re all n' o doa ket gwelet, ha Loeiz ha Mai-Von o doa graet goap anezhi.

— « Warc'hoazh, » he doa lavaret mamm, « pa zihunot, e vo gwenn-holl an toennoù hag an douar. »

— « Prometiñ a rit, mamm ? »

— « Ne brometan netra. Me a lavar, marteze. »

Ha ne oa bet nemet glav. Eus e gambrig, Alanig a selle ouzh ar mor, ouzh gwernioù ar bagoù er porzh, hejet-dihejet war an houlennoù, — bag tontoñ Joz a oa unan anezho. Neuze, o santout e benn un tammig pounner, ne sellas mui. Chom a reas difiñv, damserr e zaoulagad, war e wele.

Bremañ, ne oa nemet Alanig a ouie, ar gwele-se ne oa ket ur gwele. Bez' e oa un enezenn. Ar gambr a oa ar mor. An armel hag an daol a oa enezennoù all. An div gador a oa bagoù, pe gentoc'h listri bras.

An enezennoù-se o devoa un istor, gwashoc'h evit bro ebet war an douar. Alanig a oa roue war enezenn ar gwele, hag e bobl a oa Bretoned. Ar bobl a veve war an armel a oa Saozon. O roue a oa, — souezhus oa an dra-se, — ar c'hazh Pilhaouer (peogwir e oa pignet Pilhaouer un deiz, den ne oar penaos, war lein an armel). Ar bobl a veve war an daol a oa Gallaoued. N' o doa roue ebet. Met lakaet o doa e penn o armeoù Mai-Von, — hag a oa, sur a-walc'h, ur Vretonez eus Sibiril ; met hec'h anv oa un tammig heñvel ouzh anv Republik ar C'hallaoued, Marianna. Brezel

a veze bemdez ha bemnoz etre an teir enezenn. A-wechoù, o tihuniñ, e sante Alanig ur pouez war e dreid ; Pilhaouer an hini e oa, deuet da dagañ ar Vretoned e-pad m' edont kousket. Emgann a save war an taol, ha bep tro e ranke Pilhaouer kemer an tec'h, e vagadoù Saozon ouzh e heul. Ne oa ket ken aes dont a-benn eus ar C'hallaoued. Alies, diouzh ar mintin, e teue Mai-Von da lavarout da Alanig e oa poent « diblouzañ », da lavarout eo sevel diouzh e wele. Alanig ne ziblouze ket. « Gant ar vezh ! » a lavare Mai-Von, hag e teue da dennañ anezhañ er-maez. N' he deveze ket amzer da dostaat re. Alanig a lamme e-barzh ul lestr, pe mar karit gwell, war ur gador. « Paotr mat ! » a lavare Mai-Von. Hag hi kuit d' ar gegin. Ur c'hardeur goude, pa zistroe, e kave Alanig en e wele adarre. Neuze e veze trouz. Mai-Von ne gomprene ket e oa Alanig o tifenn ar Vretoned. Pe gentoc'h, kompren a rae mat. Met ne felle ket dezhi anzav e oa-hi jeneralez ar C'hallaoued.

Er mintin-se, ar bevar-warn-ugent a viz Kerzu, ne oa ket bet a emgann. Ar peoc'h, evit ur wech, a rene etre an teir enezenn. Sioul e oa an traoù e-barzh ar gambrig. Netra nemet trouz an avel er siminal. Sioul e oa an ti a-bezh. Mai-Von a oa deuet da elumiñ an tan, hag a oa aet kuit. Mamm Alanig a oa deuet da welout penaos edo ha da zegas dezhañ ur banne te, hag a oa aet kuit ivez. Da belec'h e oa tec'het an holl dud ? N' eus netra goullo evel derc'hent un devezh-gouel. Pelec'h edo Anna ? Pelec'h edo Loeiz ? Pelec'h edo mamm-gozh ? War-bouez nebeut e vije savet Alanig da vont d' o c'hlask. Dor ar gambr vras a oa chomet damzigor, hag e weled ur c'hornig eus ar c'hraou.

Met ar c'hraou a seblante bezañ yen, hag an dudigoù tro-war-dro a seblante bezañ marv.

Evit tremen an amzer, Alanig a gemeras al levr a oa war ar gwele, an « Istor Santel ». Kozh e oa, un tammig roget, ha lous e c'holo kartoñs. Met al levr-se a blije kalz da Alanig, en abeg d' ar skeudennoù.

Ne oant ket skeudennoù brav. Iskis kentoc'h. Dre se e oant plijus. Bez' e oa Adam hag Eva, an naer e-barzh ur wezenn, un aval en he beg ; hag Eva, ar pezh fall-se, o vont da gemer an aval. — Bez' e oa tour Babel, ha na oa ket heñvel ouzh an tourioù bet gwelet gant Alanig e Breizh ; heñvel oa ouzh ar wastell vras hag uhel a oa bet war daol an ostaleri da zeiz eured tintin Fina. — Bez' e oa arc'h Noe war an dour, ha Noe er prenestr o sellout ouzh ar glav o kouezhañ ; holl loened ar bed a oa e-barzh an arc'h, met ne weled nemet ar jirafenn, a oa ken hir he gouzoug ma ranke he fenn dont er-maez dre un toullig graet a-ratozh er gorre ; daoust hag ar pesked a oa e-barzh ivez ? a dra sur, ar re-se en em gave gwelloc'h er-maez. — Goude se e oa Abraham, ur gontell gantañ en e zorn, o vont da lazhañ e vab Izaag ; met Izaag ne vo ket lazhet ; an hini a vo lazhet eo ar maout (1), dalc'het dre e gerniel er vodenn spern ; rak an Aotrou Doue a zo e-kreiz ur goumoulenn, o c'harmiñ : « Abraham ! Abraham ! arabat astenn da zorn war an den yaouank ! » O, m' en dije ar maout paour amzer da zispegañ ! Met n' en devo ket. — Bez' e oa Esau, blevek evel ul loen, o tont skuizh eus ar chase, hag o tebriñ yod, hag e vreur Jakob o sellout outañ en ur vousc'hoarzhin. — Neuze e weled Jakob e-kichen ar puñs, ha Rachel o tont,

(1) maout : dañvad.

ur pod-dour war he fenn, tri dañvad hag un oan ouzh he heul ; ma stok he zroad ouzh gwrizioù ar wezenn a zo a-us d' ar puñs, e kouezho ar pod hag e torro ; gwell e vije dezhi sellout ouzh an douar dirazi e-lec'h sellout ouzh Jakob. — Bez' e oa Jozeb, gwerzhet d' ar varc'hadourion gant e vreudeur ; evit ugent pezh arc'hant, a oa merket e-barzh al levr, met war ar skeudenn ne weled nemet daou. — Merc'h Faraon a oa daoulinet war ribl ar stêr, o walc'hiñ he fri ; div vatezh a oa ganti, an eil o reiñ un tamm soavon d' he mestrez, eben o lakaat he dorn war he zal, rak gwelet he doa ar paotrig Moizez en ur c'havell (1) e stumm ur vagig e-mesk ar geot. — Neuze, e oa pobl Israel o treuziñ ar mor, hag a zigore dirazo e-giz div voger a-gleiz hag a-zehou ; ha soudarded an Ejipt o klask redek war o lerc'h, o vont da veuziñ gant o c'hezeg hag o c'hirri e-kreiz an houlennoù ; ar c'hezeg a ouie neuiñ hag a vije saveteet marteze. — Da c'houde e oa ur skeudenn ha na blije tamm ebet da Alanig, o vezañ na oa ket ur skeudenn e gwirionez : taolennoù al Lezenn, warno an dek gourc'hemenn. — Neuze e oa pobl Israel dastumet en-dro d' al leue aour, darn daoulinet, darn pleget dirazañ ken na stoke o zal ouzh an douar. A-bell e weled Moizez o tiskenn eus ar menez, taolennoù al Lezenn war e ziskoaz, ha me 'lavar e oa droug ennañ ; dizale e vije torret an taolennoù, taolet al leue aour e-barzh an tan ha bruzunet, ar boultrenn diwarnañ lakaet en dour, ha ret d' ar bobl evañ an dour-se. — Balaam war e azenez a skoe al loen paour gant ur vazh ; an azenez a wele an ael e-kreiz ar wenodenn dirazi ; Balaam ne wele ket ; pehini oa an azenañ eus an daou ? — Ha bremañ e oa

(1) kavell : gwele ur bugel bihan.

Jozue war ur marc'h gwenn dirak mogerioù Jeric'ho, hag ar veleion o seniñ an drompilh (1), hag ar mogerioù o vont da gouezhañ en o foull ; ma vijent bet o kouezhañ e vije bet bravoc'h ar skeudenn. — Perak ivez, er skeudenn war-lerc'h, Samzun etre an daou biler, dallet, chadennet, e vlev deuet hir adarre, ne weled ket templ Dagon o flastrañ ar Filistined fall ? — Goliaz ar ramz, da vihanañ, a weled o kouezhañ war e benn, ar maen sanket e-kreiz e dal, hag ar paotrig David, fouge ennañ, o paouez teurel ar maen. Bez' e oa ur paotr bras er skol, anvet Hektor, a veze atav o klask tabut ouzh ar re vihan. Meur a wech, Alanig en doa bet c'hoant da deurel ur maen outañ e-kreiz e dal ; marteze un deiz e rafe. — « Rouanez Saba o tont da welout Salomon » a oa kaerañ skeudenn al levr, n'eo ket en abeg d'ar rouanez na d'ar roue, met en abeg d'ar c'hañvaled. — Neuze e oa Ester dirak he fried Ahasveruz, hemañ war e gador e penn ur skalier uhel-uhel, hag Ester war he daoulin e traoñ ar skalier ; unan bennak (ne oa ket Alanig a dra sur) en doa kemeret ur bluenn ha lakaet ur c'hornbutun e genou Ahasveruz, hag un all e genou Ester. — Job a weled en noazh e-mesk al lous-toni, an tammoù gwer hag al ludu, o kaout trouz digant e wreg hag e amezeion. — Deniel, en e roched, a oa e foz al leoned, hag ar roue Dariuz o lakaat e benn dre zindan ar maen da c'houzout ha ne oa ket debret c'hoazh. — Da echuiñ e oa Jonaz, o paouez bezañ dislonket gant ar pesk, o pediñ war ribl ar mor ; ar pesk a foete ar mor gant e lost hag a zistroe e benn da sellout ouzh

(1) trompilh : benveg e stumm ur c'horn pe ur gro-gen, a ra trouz pa c'hwezher ennañ.

Jonaz, e zaoulagad hag e c'henou bras-digor, evel pa en dije bet c'hoant d'e lonkañ a-nevez.

Alanig a serras al levr. Fouge a oa ennañ, rak gouest oa da lenn al levr ha da gompren ar skeudennoù. Ne oa ket evel e c'hoar vihan Anna. Anna, en deiz all, a oa en tramm e Brest gant mamm hag Alanig. En tramm-se e oa ur skeudenn, — un embann evit un ti-chokolad, — o tiskouez Togig-Ruz hag ar bleiz (1).

— « Te 'wel, Anna, » he doa lavaret mamm, « Togig-Ruz n'eo ket bet fur, ha bremaik e vo debret gant ar bleiz. »

Anna a oa chomet peget he selloù ouzh ar skeudenn. Ne felle mui dezhi diskenn eus an tramm.

— « Gortoz, » emezi ; « c'hoant am eus gwelout ar bleiz o tebriñ Togig-Ruz. »

Ha dres, setu Anna o tont er gambr. Un tamm paper a oa ganti.

— « Alanig ! skrivet em eus ul lizher d'ar Mabig Jezuz ! »

— « Skrivet ul lizher ? Te ne ouzout ket skrivañ ! »

— « Eo, skrivet em eus ul lizher, » eme Anna.

— « Diskouez din, » eme Alanig.

Anna a roas an tamm paper d'he breur ; ne oa nemet linennoù treset a-hed hag a-dreuz gant ur c'hreion ruz.

— « N'eo ket ul lizher eo an dra-mañ. »

— « Eo, Alanig. Goulenn a ran ur c'harr bihan da lakaat va merc'hodenn vras, hag un armel vihan gant tasoù bihan ha pladoù bihan ha gwerennoù bihan. »

— « Pelec'h, » eme Alanig, « eo merket an holl draoù-se ? »

(1) bleiz : loen gouez damheñvel ouzh ur c'hi.

— « Amañ... amañ... amañ... » eme Anna, o tiskouez al linennoù ruz.

— « N'eo ket gwir, » eme Alanig ; « evit skrivañ e ranker ober lizherennoù. »

Anna a sellas ouzh he breur, souezhet.

— « Tontoñ Joz, » emezi, « en deus lennet va lizher, hag a lavar eo skrivet mat. »

— « Tontoñ Joz, » eme Alanig, « n'en deus ket lennet, peogwir n'eus netra da lenn. »

Anna a chomas da soñjal.

— « Hag ar Mabig Jezuz, » eme Alanig, « ne lenno ket kennebeut. Kas dezhañ un tamm paper evel-se a zo ober goap anezhañ. »

Anna a oa an daeroù en he daoulagad.

— « Ro din va lizher, » emezi.

Hag hi er-maez. Prestik goude e teue en-dro gant tontoñ Joz.

— « Petra ? » eme tontoñ Jöz, « petra ? Alanig a gav dezhañ ez eo gouiziek, pa oar lenn ha skrivañ. Met ar Mabig Jezuz a zo gouiziekoc'h c'hoazh egetañ. Ar Mabig Jezuz a oar lenn lizheroù an holl vugale, ha pa ne vije nemet paper gwenn anezho. Henozh e vo lakaet lizher Anna en he botez dirak ar siminal, ha me 'zo sur e vo komprenet he lizher gant ar Mabig Jezuz. »

Alanig ne respontas ket. An dud vras a zo sot a-wechoù ! Anna, he lizher en un dorn, he dorn all krog e dorn tontoñ Joz, a yeas er-maez adarre. A-raok mont kuit e tennas he zeod d'he breur.

Alanig ne rae forzh. E genderv Loeiz a oa o paouez dont er gambr. Se a oa un tamm mat gwelloc'h eget Anna ha zoken tontoñ Joz. Evit Alanig ne oa netra par d'e genderv bras Loeiz.

Abaoe ma oa marv e vamm, c'hoar tad Alanig, Loeiz a chome ganto. Bemdez ez ae da skolaj Itron Varia Wir Sikour e Brest, war e varc'h-

houarn pa veze brav an amzer, gant ar c'harr pa rae glav. Disoñjet em eus lavarout e oa ti Alanig er Vilin-Wenn, e-kreiz ul liorzh sko ouzh ar mor, — al lenn-vor kentoc'h, — el lec'h ma 'z eus ur porzhig gant bagoù-pesketa ha bagoù-redek. Tad Alanig a laboure en ti-poultr e-kichen. Tontoñ Joz, a oa bet martolod, ne rae mui nemet redek gant e vagig, kempenn al liorzh hag aozañ an traoù a veze torret en ti.

Da bemzek vloaz, Loeiz a oa hanter ur gwaz, hanter ur bugel. Gwisket oa evel ur gwaz, hag evel ur gwaz e vutune, e kuzh diouzh mamm-gozh, met a-wel da dontoñ Joz, a brene dezhañ sigaretennoù, a zo bravoc'h. C'hoari a rae avat evel ur bugel. E gambrig, e lein an ti, dindan an doenn, a oa leun a soudarded plom : un arme vras. Em eus aon e tremene kalz amzer gant e soudarded plom ha nebeut gant e levrioù. E-pad an hañv e oa gwashoc'h c'hoazh, rak neuze e veze war vag tontoñ Joz eus ar mintin abred betek diwezhat en noz.

En devezhioù-mañ ne oa ket a skol. Loeiz a c'helle ober pezh a gare. Alanig en dije karet e welout o tont aliesoc'h en e gambrig. Met ne grede ket lavarout an dra-se dezhañ.

Mat ! en dro-mañ, Loeiz a oa deuet, ha gantañ ur bern boestoù. Alanig a ouie petra oa er boestoù-se : ar soudarded.

Bountet e voe an daol betek e-kichen ar gwele. Neuze e voe renket ar soudarded. En enor da Nedeleg, an enebourion a oa deuet da vezañ mignoned ; hag e voent lakaet holl en urzh, heul-ouzh-heul. Er penn a-raok, gwarded-war-varc'h roue Bro-Saoz, gant o bragoù gwenn hag o zogoù-houarn lugernus ; paotred war marc'hoù-dre-dan

da c'houde ; daou bezh-kanol (1) enep ar c'hirri-nij, savet o begoù ; ur bagad bersaglieri, war droad evel just, gant o zogoù-plu ; daou dank bihan ; Arabed war o c'hezeg skañv, o c'haloupat ; soudarded war droad a bep liv hag a bep bro ; Indeziz gant un olifant ; Skosiz gant o brozhioù berr, darn o seniñ ar biniou ; gwarded-war-droad roue Bro-Saoz, gant bonedoù uhel ha porpantoù ruz ; Gresianed gant brozhioù gwenn ; martoloded wenn ha martoloded c'hlas ; pezhioù-kanol sachet gant kirri-dre-dan ; un tank bras evit klozañ. Ar re-se a rae tro an daol. E-kreiz e voe lakaet tri garr-nij.

Alanig a selle hag a selle. Gouzout a rae mat n'en doa ket ar gwir da astenn e zorn, zoken da renkañ unan eus an tankoù, a yae un tammig a-dreuz. Hep dale, siwazh, mamm-gozh a zeuas da c'hervel Alanig da verennañ, hag e voe ret dastum an holl soudarded ha pep tra er boestoù adarre.

Nag a amzer a gemere an dud hiziv gant o merenn ! Alanig a gleve trouz o mouezhioù hag al loaioù o tont eus ar sal-debriñ. Dezhañ ne oa bet degaset nemet un tasad bouilhoñs, yod avaloù-douar, hag un tammig gwastell a netra.

Sur en doa en em roet da gousket dre forzh gortoz, rak pa zihunas e oa gouloù e-barzh ar gambr. Ha piv oa dirazañ nemet an dimezell Deziree.

An dimezell Deziree a oa e vestrez-skol. Eviti da vezañ yaouank e oa gwisket evel ur vaouez kozh, atav e du, gant un tamm dantelezh du war he blev. He fri a oa hir-hir. Hektor a lavare e veze gwelet he fri, pa zeue, ur c'hardeur a-raok he fenn. He mouezh a oa dousik-dousik, met an

(1) kanol : benveg-brezel da dennañ boledoù.

holl vugale, nemet Hektor, o deveze aon bras razi :

— « Alanig a vo lakaet dezhañ ar boned-azen... Per a vo lakaet er c'horn... Yannig a vo lakaet en e sav war ar bank... Lavaret em eus kroaziañ an divrec'h... An hini a zo chomet e greion er gêr n' en devo ket ur merk-mat... Bremañ digorit ho taouarn, gwazh a se deoc'h ma 'z int lous... »

Kement-se a veze lavaret goustadik. Gwech ebet ne oa mall warni. Hag ar vugale a veze spontet kalz muioc'h eget pa vije bet an diaoul gant e forc'h hag e gerniel o yudal hag o trouzal dirazo.

Hiziv, an dimezell Deziree a oa un tog war he fenn. Azezet e oa war unan eus kadorioù Alanig, e vamm war ur gador all.

— « Me 'gred, » a lavare e vamm, « e c'hello distreiñ d' ar skol goude ar c'hentañ a viz Genver. »

— « Gwell a se, » a responte an dimezell ; « ret e vo dezhañ bezañ er skol pa grogimp gant ar rannadurioù. »

(Ar « rannadurioù », va Doue ! Petra oa an dra-se c'hoazh ? Un doare nevez da gontañ, a dra sur ; daoust ha ne oa ket a-walc'h gant an « daolenn-lieskementiñ » ? seizh gwech unan a ra seizh ; seizh gwech daou a ra pevarzek ; seizh gwech tri a ra... siwazh !)

An dimezell Deziree a oa troet etrezek mamm, nemet gant kornig he lagad e selle ouzh Alanig. Ne oa ket gouest da sellout eeun e dremm den ebet.

— « Penaos emañ, va faotrig ? » emezi, o welout e oa dihunet.

Alanig ne grede ket respont.

— « Kollet en deus e deod, » a lavaras mamm o vousc'hoarzhin.

(O ! na kasaus oa kement-se ! Pezh a felle dezhañ lavarout d' an dimezell eo : « It kuit ! gwelet a-walc'h e viot pa rankin distreiñ d' ar skol. N' hoc'h eus ket urzh da zont d' am zregasiñ e-pad ar vakansoù ha da azezañ e-barzh va lestr ! »)

A drugarez Doue e voe klevet « tounk-tounk » ur c'harr-dre-dan o tegouezhout el liorzh. Alanig a anaveze an « tounk-tounk » -se. Bez' e oa karr-dre-dan tintin Fina.

Ha setu tintin Fina o tont er gambr. An dimezell Deziree a chomas ur pennadig c'hoazh, hag a yeas kuit, evel un dimezell seven ma oa.

O, tintin Fina ! tintin Fina ! Kentañ a reas Alanig a voe sellout ouzh he daouarn, da welout ha ne oa pakad ebet ganti. Ne oa ket. Netra nemet he sac'hig-ler. Alanig avat d''e seizh vloaz en doa prenet skiant : gouzout a rae ne vez ket roet a c'hoarielloù d' ar vugale gant an dud vras derc'hent Nedeleg ; kaset e vez an holl c'hoarielloù da di-post ar Mabig Jezuz ; (se a lavare d' e c'hoarig Anna, hag a grede kement tra a veze kontet dezhi).

— « Ha penaos emañ Alanig ? » eme tintin Fina o stouiñ warnañ ; « ma n' eo ket un druez, bezañ klañv da Nedeleg ! »

E-pad ur vunutenn pe ziv e voe kollet Alanig en ur mor a c'hwez vat ; se a oa tintin Fina o pokat dezhañ hag o stardañ anezhañ tost betek e vougañ etre he divrec'h.

Tintin Fina, daoust d' hec'h anv, ne oa ket gwall fin. Mamm, mamm-gozh ha zoken Mai-Von a lavare ne oa ket gwall fin.

— « Fin a-walc'h eo bet koulskoude, » en doa

lavaret tad-kozh ur wech, « evit kavout ur pried pinvidik. »

Pinvidik-tre e oa. Pinvidikoc'h eget mamm, ha na c'helle ket prenañ ur vantell p'he devoa ezhomm. Pinvidikoc'h eget mamm-gozh, hag a veze spontet bep sizhun gant priz al laezh, an amanenn hag ar c'hig. Pinvidikoc'h eget tontoñ Joz, a veze atav gwisket evel ur micherour. Dilhad kaer a oa gant tintin Fina, ur c'harr-dre-dan kaer hag ur paotr, — Jorj, — gant ur gasketenn gaer e-barzh ar c'harr, un ti kaer e Brest hag un ti kaer all e Morgad evit an hañv. He fried, avat, tontoñ Paol, ne oa ket kaer ; hag e oa kozh.

Mamm a yeas kuit « da ober ur banne te », ha ne voe mui er gambr nemet tintin Fina hag Alanig.

— « Poan-gof ? »

— « Un tammig. »

— « Un tammig bihan poan-gof ? »

— « Un tammig bihan. »

— « Bihan-bihan ? »

Tintin Fina he doa tennet eus he sac'h-ler ur sac'h-paper glas, hag a oa o tiskoulmañ ar fiselenn aour a zalc'he ar sac'h serr.

— « Sur ne c'hellez ket debriñ chokolad ? »

Alanig a sellas ouzh an nor da welout ha ne oa ket mamm-gozh, mamm pe Mai-Von dre aze. Gouzout a rae mat e oa difennet outañ debriñ chokolad.

— « Un tamm marteze ne raio ket a zroug dit, » eme tintin Fina ; « digor da c'henou. »

Alanig a zigoras e c'henou. Hag an tamm e-barzh. Blot e oa ar chokolad-se. Teuziñ a rae buan.

— « Un tamm all c'hoazh ? » eme tintin Fina. « Met hemañ a vo an hini diwezhañ. »

An tamm all a voe lonket.

Mat ! c'hwec'h tamm a voe lonket en holl, ha pep hini a dlee bezañ « an hini diwezhañ ».

Edo tintin Fina o lakaat ar c'hwec'hvet tamm war deod Alanig pa zistroas mamm.

— « O ! Fina ! » eme houmañ.

— « N' eo ket ken klañv-se, » eme Fina. « Un tamm chokolad ne c'hell ket ober droug dezhañ. »

Ur gaou bras he doa lavaret. N' eo ket un tamm hepken a oa aet e kof Alanig. Met an dud vras a lavar gevier koulz hag ar vugale.

— « Hag ar medisin en deus lavaret, arabat dreist-holl reiñ dezhañ chokolad ! » Mamm a oa rannet he c'halon.

— « Ar vedisined ne ouzont netra, » eme tintin Fina, o kinnig un tamm chokolad da vamm, na fellas ket dezhi kemer. Hag e kontas penaos e oa bet tontoñ Paol he fried klañv n' oa ket pell, hag e oa deuet yac'h kerkent ha n' en doa mui selaouet alioù ar vedisined.

Ma n' he dije ket roet tintin Fina ar c'hwec'h tamm chokolad-se da Alanig, n' hor bije ket bet an istor-mañ da gontañ marteze.

PENNAD 3

# Oferenn an Hanternoz

War-dro seizh eur hanter, an holl dud er saldebriñ gant o c'hoan, e voe klevet mouezh Alanig :

— « Mammig ! mammig ! »

Mammig a zegouezhas kerkent. Ha mammig d' he zro da c'hervel. Setu ar gambr leun a dud : mamm-gozh, tad, tontoñ Joz, Mai-Von ha re all.

Ar wech-mañ avat, Alanig a oa klañv, ha klañv-fall !

Mein pounner, a gave dezhañ, a oa kouezhet war ar gwele. Unan a boueze war e benn, unan war e dreid ; re all a starde anezhañ a bep tu ; an hini pounnerañ a waske e gof hag e vruched ; hag e oa bras evel ur maen-bez.

— « Daoust hag emaon o vont da vervel ? » a soñje Alanig.

Hag e wele e gorfig paour douget d' an douar, ar veleion o kanañ « judicare », ar veleion vihan, — da lavarout eo, ar golisted (1), — o hejañ

(1) kolist : paotrig a servij an oferenn hag a gan en iliz.

ar goulaouennoù-koar, hag unan anezho, anvet Beber, mab ar varc'hadourez frouezh, o sankañ e vizied en e fri, evel ma rae an holl amzer ; e gerent gwisket e du ; e vamm, he dremm damguzhet gant ur ouel du ; penaos e rafe mamm-gozh ? daoust hag e lakfe ur c'hoef du ? daoust hag e vefe lakaet ur ouel du war dog Anna ? nann, re vihan e oa ; hag ouzhpenn, ne gomprenfe ket ; lavaret e vefe dezhi ez eo aet Alanig d'ar baradoz (hag eñ marteze o leskiñ en ifern gant Lusifer hag e wreg). Tintin Fina a vefe beuzet en he daeroù, ha Mai-Von ivez. Ar wazed ne ouelont ket ; koulskoude, tad, tad-kozh ha tontoñ Joz a vefe daeroù en o daoulagad. Hag e daoulagad Loeiz ? ne oa ket ken sur. Ne vefe ket a gezeg ; douget e vefe an archedig, un tamm mezher gwenn ha bleunioù warnañ, gant daou waz, ruz o fenn gant ar banneoù gwin o defe evet, bugale ar skol en daou du d'an arched ; an dimezell Caparello, ar renerez, an dimezell Deziree hag an dimezell Eulali, a oa e vestrez-skol warlene, hag a oa ken mat, a vefe eno ivez.

An dud a gomze er gambr. Evito da vezañ tost, e seblante o mouezhioù dont a-bell.

— « Fina eo ! » a lavare mamm ; « roet he deus dezhañ chokolad. »

— « Chokolad ! » a lavare tontoñ Joz.

— « Ar Fina-se ! » a lavare mamm-gozh. « Mat ! Loeiz a zo aet da glask ar medisin. Ne ouzon ket ha kavet e vo, ha mar deo kavet, ne ouzon ket hag e teuio. »

Gwelloc'h e vije d'ar re-se holl mont kuit. Alanig ne c'helle mui tennañ e anal, gant kement a dud tro-war-dro dezhañ. Perak ne lezent ket anezhañ da vervel e peoc'h, e-unan-penn ? Daoust hag e oa aet unan bennak da glask ar beleg ivez ?

Ur pennad-amzer a dremenas.

Tabut a oa bremañ etre an dud vras. Mamm a lavare :

— « Ne din ket da oferenn an hanternoz. »

— « Kae d' an oferenn, » a lavare mamm-gozh. « Me a chomo. »

— « Me a chomo, » a lavare tontoñ Joz ; « ha Mai-Von a vo amañ ivez. N' eus ket aon da gaout. »

— « Me a zo skuizh ganeoc'h, » a lavare mamm-gozh. « It holl d' an oferenn. »

Amañ e c'hoarvezas un dra bennak ha n' eo ket brav da gontañ, nemet e ranker displegañ ar wirionez penn-da-benn. Alanig a voe hejet e vruched. E c'henou en un taol a voe leun... ac'h ! un doñjer, ken c'hwerv e oa !

— « Sellit ! » a grias Mai-Von, « sellit ar chokolad ! »

Ar chokolad o tont er-maez, hag o redek war e jod, war e c'houzoug, war e skouarn, war ar gwele.

Loeiz a zistroas. Ar medisin a oa aet da Landerne.

— « N' eus forzh, » eme mamm-gozh, « gwellaat a raio dezhañ, bremañ m' en deus dislonket. »

Ha setu Alanig paket en ur vantell, lakaet e kador-vrec'h tad-kozh, a oa bet degaset er gambr, frotet e veg dezhañ gant dour klouar, ha Mai-Von o lakaat dilhad naet war ar gwele.

— « Bremañ e vo lezet da ziskuizhañ, » eme mamm-gozh.

Lavaret e voe « nozvezh vat » da Alanig gant an holl, nemet Mai-Von, a lakaas anezhañ en e wele, hag a chomas goude se azezet er gador-vrec'h oc'h ober ur jiletenn c'hloan evit he niz. Mai-Von he doa pemp niz, martoloded o-femp.

Da grediñ eo o doa ezhomm bras a draoù gloan, rak a-hed ar bloaz e veze Mai-Von oc'h ober loeroù ha jiletennoù dezho.

Na sioul oa ar gambr en un taol ! Netra nemet trouz brochennoù (1) Mai-Von. Lazhet oa bet ar gouloù bras e-kreiz, ha lakaet al lamp vihan war elum, war an daolig e-kichen ar siminal.

Gwech ha gwech, Alanig a c'halve :

— « Mai-Von ? »

— « Ya, » a responte Mai-Von, « me 'zo amañ. Ret eo kousket, va bihanig. »

Nemet Alanig n' en doa ket c'hoant kousket.

— « Mai-Von, » a lavaras en diwezh, « lavar din un istor. »

Istorioù Mai-Von ne oant ket gwall vrav, hag atav heñvel. Ne oa nemet tri anezho : Yann ar Fin, Yann e Vazh Houarn, hag Herve ar sonerbiniou a oa chomet un nozvezh penn-da-benn e toull ar bleiz o seniñ e viniou.

— « Te a oar muioc'h a istorioù evidon. » emezi ; ar pezh a oa gwir.

— « N' eus forzh, Mai-Von, lavar din un istor. »

— « Me 'zo 'vont da ganañ dit, mar karez. »

Ne oa netra displijus evel klevout Mai-Von o kanañ. Pa gane, e lakae he mouezh da dremen dre he fri, e-lec'h dre he genou evel an dud all. Ouzhpenn se, ne oa ket kanaouennoù a ouie, nemet tammoù kanaouennoù hepken. Ha Mai-Von, hep bezañ pedet :

« Pa vez echuet e droioù,
'Teu d' ar gêr... »

— « Nann, Mai-Von, un istor, mar plij. »

— « Mat ! me 'zo 'vont da gontañ dit istor Yann ar Fin. »

(1) brochenn : nadoz hir.

Ha klevet e voe adarre penaos Yann ar Fin a oa bet finoc'h eget al laeron, hag en doa laeret o aour diganto, rak « touellañ un toueller n'eo ket touellañ », ha « laerezh ul laer n'eo ket laerezh ».

— « Yann ar Fin a oa pignet ouzh ur wezenn ; al laeron a zeuas da zerc'hel kuzul e troad ar wezenn ; ar c'habiten a lavaras :

« Kanomp Nouel, Alleluia !
Jezuz er c'hraou a zo ganet... »

Petra ? Piv a oa o kanañ evel-se ? Mai-Von ? Ar c'habiten ? Pe al laeron holl ? Piv c'hoazh ?

Ur bern tud a oa o kanañ. N' edont ket e kambr Alanig. Pelec'h edont 'ta ?

Alanig a savas e benn. Ar gambr a oa teñval, nemet war an oaled e oa c'hoazh tammoù glaou bev e-mesk al ludu, a-walc'h da welout e oa goullo ar gador-vrec'h.

Piv en devoa lavaret e oa klañv ? Ne oa ket gwir. Pe ma oa bet klañv, bremañ en em sante ken yac'h ha biskoazh. E zivhar, a oa bet ken pounner, a oa skañv, skañv evel ur bluenn. Mateuas en ul lamm er-maez eus ar gwele. En em wiskañ a reas buan-ha-buan.

Hag eñ mont betek dor ar gambr vras.

Pa zigoras an nor e voe souezhet. Ar gambr vras ne oa mui ur gambr. Un iliz, ne lavaran ket. Ne oa ket iliz Ar Releg. Ne oa ket iliz Sant-Mark, nag iliz Sant-Loeiz, nag iliz Plougastell. Heñvel oa kentoc'h ouzh iliz-veur Kemper. Iliz-veur Kemper e oa marteze, met kemmet-holl. Ar roue Grallon, war e varc'h, e-lec'h chom etre an daou dour, a oa deuet e-barzh, e-mesk an dud, hag a gane a-bouez e benn evel ar re all.

Nag a dud ! Koefoù a bep parrez ! Kaer en doa sellout, n' anaveze ket Alanig un unan anezho :

Plougastelliz gant jiletennoù glas, merc'hed Kemper gant koefoù bihan a ranke bezañ staget ouzh o elgez gant ur vandenn dantelezh, merc'hed Kastellin ha Pleiben, o blev dindan o niverenn 8 evel kein lugernus ur c'hwil-derv (1), merc'hed Kastell-Paol, «chikolodenned », kempenn-tre, ur vaouez kozh eus Montroulez, he legestr (2) war he fenn, div blac'h yaouank eus Bro-Dreger, evel gwennilied (3), merc'hed Gwitalmeze, gant kornetennoù gwenn evel e prosesion Ar Folgoad, « Paganiz » eus Kerlouan, gwisket e ruz, merc'hed Enez-Eusa, dispak o blev war o diskoaz ; ha skignet dre-holl, n'eus ket ezhomm da lavarout, mein-sukr ar Bigoudenned.

Na bras e oa an dud-se ! Evel ramzed, pe... petra 'ta a c'hoarie gant Alanig ? Daoust ha ne oa ket eñ a oa deuet bihan-bihan ? Edo war an daol. Penaos en doa graet da bignat war an dacl-se, ne ouie tamm. Edo war ribl an daol, ha pa selle ouzh leur ar gambr, e oa evel sellout d'an traoñ ouzh ar mor eus lein un tour-tan, nemet ne oa ket a varrennoù houarn da herzel outañ da gouezhañ. Ma rankas treiñ kein d'an dud.

Ar c'hraou Nedeleg a oa bremañ dirazañ. Ya, ar c'hraoù Nedeleg, kraou Nedeleg mamm-gozh, nemet deuet ken bras, ken bras ma oa evel an toulloù kleuzet gant ar mor dindan an aod e-kichen Morgad. Ar steredenn aour, staget gant un tach kouevr ouzh ar reier, a lugerne a-us d'e benn, tost ken uhel ha stered an oabl.

(1) c'hwil-derv : amprevan a vez lakaet da nijal gant ar vugale, stag ouzh ur fiselenn.

(2) legestr : loenig hir e gorf, kalet e groc'hen, a vev er mor, glas e bev, ruz pa vez poazh.

(3) gwennili : labous a ra e neizh dindan an toennoù, a zeu en nevez-amzer, hag en diskar-amzer a ya kuit.

Petra c'hoazh ? Ne oa ket evit krediñ. Ar Mabig Jezuz ne oa mui astennet war ar plouz. E vamm a zalc'he anezhañ etre he divrec'h, hag a vousc'hoarzhe outañ en ur fiñval he bizied. Ar Mabig a selle ouzh ar bizied o fiñval, hag a c'hoarzhe. Edo sant Jozeb o kempenn ar plouz war ar gweleig, an azen o sachañ war ar foenn, an ejen o taskiriat (1) evel ma ra ar saout er parkeier. Ha petra oa ar mein-se o ruilhañ d'an traoñ betek e dreid ? Netra nemet unan eus ar givri o lammat war-lerc'h eben.

Un dañvad a dremenas dirak Alanig. Ar c'hi du a oa o redek. Dont a reas da lakaat e fri ouzh glin ar paotrig. Daou baotr-deñved o doa graet tan hag a oa kluchet, o tommañ o daouarn. Melc'hior ha Baltazar a oa atav o pediñ, nemet gwir voged a save diouzh pod Baltazar, ha c'hwez an ezañs a oa douget gant an avel. Evit Jaspar, lezet en doa e baner war an douar, hag e oa o lakaat ur plac'hig war gein ar c'hañval, ur plac'hig... divinit piv... Anna, c'hoar Alanig !

Ar soudard war e varc'h du a oa o tostaat, en ur hejañ e sabrenn. Ha c'hoant en devoa da droc'hañ e benn da Alanig ? Tamm ebet. Edo o vousc'hoarzhin hegarat... ar mousc'hoarzh-se... va Doue !... ma ne oa ket Loeiz, e genderv ! En e zorn kleiz e talc'he ur brid ; e penn ar brid ur marc'hig ; Alanig a anaveze ar marc'hig-se : ar marc'hig koad a oa bet roet dezhañ da Nedeleg warlene, hag a oa torret e c'har abaoe pell. Bremañ avat e oa gantañ e beder gar, ken start ha biskoazh. A zo gwelloc'h, bremañ e kerzhe drezañ e-unan, dres e-giz ur marc'hig bev, ha n' eo ket evel a-raok, ober an neuz.

— « Lamm war gein da varc'hig ! » eme Loeiz.

(1) daskiriat : debriñ ar geot un eil gwech.

PENNAD 4

# An Tri Roue

— « Da belec'h emaomp o vont ? »

Loiez ne respontas ket. E-lec'h se e stouas e benn, evel ma reer en oferenn pa glever ar c'hloc'hig. Ar merian bihan, a zalc'he kordenn ar c'hañval, a zaoulinas. Jaspar a reas kemend-all. Ma rankas Alanig sellout dirazañ da c'houzout petra a c'hoarveze.

Sed a welas : ar Werc'hez Vari, aet en he sav, o kemer dorn ar Mabig Jezuz, dezhañ da reiñ e vennozh d'an holl dud a oa aze.

Hag Alanig da stouiñ e benn d'e dro, met re ziwezhat.

— « Emaomp o vont kuit, » eme Loeiz.

— « O vont kuit ? »

— « O vont kuit gant an tri roue. »

— « Alanig ! Alanig ! » a grie Anna, « sell pelec'h emaon ! »

Azezet oa etre daou vos ar c'hañval.

— « Me 'zo uheloc'h evidout ! » emezi.

— « Diwall da gouezhañ, » eme Alanig ;

« bremaik e vi izeloc'h, ma ne garez ket diwall. »

— « O ! Alanig ! sell, ar c'hañvaled ! »

Dek, ugent, tregont kañval, muioc'h marteze, a oa o tont, ne ouied ket a belec'h, o bosoù oc'h ober evel ul linenn hir a venezioù, nemet menezioù o sevel hag o tiskenn.

— « Sell, ar c'hañval gwenn ! » eme Anna.

— « Hennezh n' eo ket ur c'hañval, sodez ma 'z out ; n'eus nemet ur bos war e gein ; un « dremedal » an hini eo. »

An holl loened-se en un taol a zaoulinas. Ket dirak ar Mabig Jezuz ; daoulinañ a rejont evit ma vije pignet warno.

Melc'hior a bignas war an dremedal gwenn, Baltazar ha Jaspar pep hini war un dremedal ivez, an daou-mañ avat a liv gant ar c'hañvaled. Pep kañval a voe dizale un den war e gein. Al loened a savas neuze ; hag an holl o vale kerkent.

Ar mintin a oa deuet. An heol a oa zoken uhelik en oabl, ruz-glaou ha tomm, daoust ma oa c'hoazh abred anezhi. Un hent hir en em astenne dirazo. Tec'het ar stered, nemet unan, an hini a oa bet a-us d' ar c'hraou ; mont a rae war-raok, goustadik, dirazo, etrezek an heol, tost ken lugernus hag eñ, hag e seblantent kerzhout d' he heul.

Loeiz hag Alanig a varc'hege (1) kichen-ha-kichen war-lerc'h an holl gañvaled-se, kañval Anna ivez en o c'hichen. Met war o lerc'h e teue c'hoazh kañvaled, ar re-mañ o tougen sammoù. Ur bern servijerion a yae war droad ; bagadoù soudarded war gezeg en daou du. Gwech an amzer, un ofiser a dremene, e varc'h o vont d' an daoulamm war ribl an hent, sur a-walc'h da

(1) marc'hegezh : mont war varc'h.

lakaat urzh. Ar c'hraou ne oa mui roud anezhañ. Ne weled mui nemet un nebeut tiez paour, pell-pell a-dreñv, hag a dlee bezañ bourc'h Bezhleem. Ha c'hoazh, goude ur pennad, e sankjont pe e teuzjont etre an douar hag an oabl.

Ar vugale, da gentañ, a gomze laouen etrezo. Dre ma uhelae an heol, avat, e kreske an tommder ha n'o devoa mui kement a c'hoant da gaozeal. Er vro ne oa ket kalz a dra da welout : un nebeut parkeier ouzh troad torgennoù ruz, netra nemet mein anezho ; koulz lavarout, gwezenn ebet, nemet amañ ahont e-kichen ur puñs, hag alies un azen pe zaou e-kichen ar wezenn o klask disheol.

Ar morianig a zalc'he penn kañval Anna, o sachañ war un tamm kordenn, en doa lakaet evel div askell lien da sevel ha neuze da glozañ a-us d'he fenn. Ur wech klozet, e vije bet lavaret e oa Anna e-barzh ur grogen-sant-Jakez. War benn pep unan eus an tri roue e oa bet savet un ti bihan ; evel tourioù o vale. Loeiz, gant e dulban (1) n'en doa ket aon da gaout rak bannoù an heol. Alanig paour, na oa gantañ tog ebet, a rankas tennañ e vouchouer eus e c'hodell, — lous e oa, siwazh, evel kustum, — ober ur skoulm e pep korn hag e lakaat war e vlev, un tammig a-zehou, rak diouzh an tu-se e loske ar muiañ.

Pa voe an heol e-kreiz an oabl, e tegouezhjont en ur c'hoad gwez-palmez. Eno e oa freskoc'h, hag eno e voe graet un ehan. Darn eus ar c'hañvaled a zaoulinas, darn all a yeas da evañ war ribl ur stêrig a rede etre ar gwez. Iskis oa klevout an trouz a raent en ur evañ, ha neuze o gwelout o sevel o gouzoug, dour o kouezhañ

(1) tulban : tamm lien hir a vez rollet ha douget e-giz un tog.

c'hoazh eus o genou. D'an holl dud e voe roet traoù mat da zebriñ : datez, figez, orañjez ; — ha goude da evañ : limonadez, un tammig re c'hwek, koulskoude, evit terriñ mat ar sec'hed. Loeiz, o tennañ ur pakad sigaretennoù hag ur voestad alumetez, en em lakaas da vutuniñ. Alanig en dije karet gallout ober kemend-all.

D'o servijañ, an tri bugel o doa ar morianig. Pa raed goulennoù outañ, e-lec'h respont, e troe e zaoulagad en ur c'hoarzhin, ha gwaskañ e vizyod ouzh e vuzelloù.

— « Mut e rank bezañ, » eme Loeiz.

Ar morianig, hag a gomprene kement ger a lavared, a reas ya gant e benn. E anv, — galvet oa bet ur wech gant unan eus ar servijerion, — a oa Selim.

Echu ar pred, tud ha loened a reas ur pennad kousket. Tri delt (1) a oa bet savet evit an tri roue. Evit ar re all e oa lec'h kement ha ma karent d'en em astenn war ar geot, en disheol.

Alanig, kaer en doa serriñ e zaoulagad, ne oa ket evit kousket. Ne ouie ket petra ober evit tremen an amzer. A-boan ma krede fiñval, gant aon da zirenkañ ar re all ; ha koulskoude, c'hoant bras en doa da c'hoari ha da redek. Sec'hed en doa ivez. Blaz al limonadez c'hwek a oa chomet war e c'henou. Sellout a reas ouzh ar stêrig, n'oa nemeti a seblante bezañ dihun. Ha ma rafe evel ar c'hañvaled, mont da evañ dour ? Gwelloc'h c'hoazh : ha ma rafe evel marc'h Loeiz, a oa aet d'en em ruilhañ en ur poullig e-kichen ar stêr ? O, santout an dour fresk-se o flourañ e izili !

Ne oa mui evit padout. Ret oa dezhañ soubañ e zaoùarn da vihanañ, glebiañ e zremm, marteze e dreid...

(1) telt : ti lien.

Edo o vont da dennañ e votoù, didrouz-kaer, pa welas an tamm lien a oa dor telt Baltazar o sevel, ha Baltazar o tont er-maez, hag o vont e-barzh telt Melc'hior. Prestik goude, an tamm lien a oa dor Jaspar a savas, ha Jaspar ha dont er-maez ha mont e-barzh telt Melc'hior ivez. Petra a c'hoarie ?

Desket oa bet da Alanig ne oa ket brav selaou ouzh an dorioù na pegañ e lagad ouzh an toulloù-alc'houez. Mat ! an dorioù-se ne oant ket dorioù, peogwir ne oant nemet tammoù lien, ha ne oa nag alc'houez na toull. Kaer en doa soñjal evel-se, ne oa ket evit mirout ouzh e goustiañs da lavarout dezhañ e oa fall ar pezh a rae. Alanig, siwazh, ne oa ket atav ken onest ha m' en dije karet bezañ. Petra réas nemet en em silañ betek telt Melc'hior, azezañ war ar geot e-kichen, tostaat e fri ouzh ur faoutig a gavas etre al lien hag ur peul, ha sellout e-barzh.

Er gêr, e kambr tontoñ Joz, e oa teir skeudenn-vaen war ar siminal, tri « Bouddha » bet prenet gantañ e broioù ar Sav-Heol pa oa martolod. An tri roue a oa heñvel bremañ ouzh an tri Bouddha-se, hag i kluchet, difiñv, o komz goustadik etrezo, gant mouezhioù don, iskis. Teñval oa an telt. A-boan ma weled o dremmoù. O c'hurunennoù aour avat a lugerne, hag ar bizhier aour a zougent start ouzh o bruched, hag ar gwalennoù aour war o bizied. Pezh a oa spontus, o daoulagad a luger-ne ivez. Alanig en dije karet kemer an tec'h. Met lavaret e vije bet e oa stag ouzh an douar, ret dezhañ selaou :

*Melc'hior.* — Edon o vont gant an hent.
*Baltazar.* — O vont gant an hent edon.
*Jaspar.* — Gant an hent edon o vont ivez.
*Melc'hior.* — Dirazon ur menez bras.

*Baltazar.* — Ur menez bras dirazon.
*Jaspar.* — Dirazon-me ivez.
*Melc'hior.* — Ha me pignat gant ar menez, an hent o vont war strishaat.
*Baltazar.* — O vont a hent da wenodenn.
*Jaspar.* — Hag a wenodenn da netra.
*Melc'hior.* — Ar steredenn en oabl a ziskenne.
*Baltazar.* — A ziskenne en tu all d' ar menez.
*Jaspar.* — Ha ne voe mui gwelet.
*Melc'hior.* — Pa voen e lein ar menez.
*Baltazar.* — E klaskis ar steredenn.
*Jaspar.* — Ha n' he c'havis ket.
*Melc'hior.* — Un toull a zigore dindan va zreid.
*Baltazar.* — Un toull don-don.
*Jaspar.* — Ne oan ket evit mont pelloc'h.
*Melc'hior.* — Sellout a ris a-zehou.
*Baltazar.* — A-zehou e oa ur c'hoad.
*Jaspar.* — Ken stank ar gwez ennañ, ne c'hellen ket mont e-barzh.
*Melc'hior.* — En tu-hont d' ar c'hoad e oa mogerioù.
*Baltazar.* — Mogerioù ur gêr.
*Jaspar.* — Kêr Jeruzalem.
*Melc'hior.* — Ha me sellout a-gleiz.
*Baltazar.* — A-gleiz e oa ur wenodenn.
*Jaspar.* — Ur wenodenn draezh flour.
*Melc'hior.* — Heuliañ a ris ar wenodenn.
*Baltazar.* — A wenodenn ez eas da hent.
*Jaspar.* — E penn an hent ar steredenn.
*Melc'hior.* — Neuze e tihunis, hag e komprenis em boa graet un huñvre.
*Baltazar.* — Koulz ha me.
*Jaspar.* — Ha me ivez. An hevelep huñvre hon eus graet.
*Melc'hior.* — Ur ster a zo da bep huñvre.
*Baltazar.* — Pe ster a zo da hemañ ?

*Jaspar.* — Ne ouzon ket.
*Melc'hior.* — Klaskomp.
*Baltazar.* — Klaskomp.
*Jaspar.* — Klaskomp.

Pell amzer e chomjont. Hep komz, hep fiñval, beuzet en o soñjoù.

— « E feiz, » a lavaras Alanig outañ e-unan, « n' eo ket diaes kavout ster an huñvre-se. Emañ ar roue Herodez e Jeruzalem ouzh ho kortoz, da gaout keloù eus ar Mabig Jezuz, peogwir e fell dezhañ e lazhañ. Arabat eo deoc'h treiñ a-zehou da vont d' e welout. Troit a-gleiz, ha distroit d' ho pro dre un hent all. »

Komzet en doa a vouezh uhel, hep gouzout dezhañ. Ha setu tri daoulagad lugernus evel o teurel flammoù etrezek ar faoutig el lien, ha Jaspar, an hini a oa tostañ dezhañ, oc'h astenn e vrec'h du, o kregiñ en e vlev, hag ouzh e sachañ betek e-kreiz an telt.

Hag ar paotrig darev da vervel gant ar spont.

Met petra ? Edo Jaspar o flourañ ar blev-se en doa sachet ken didruez.

— « Paotrig fur, » a lavare Melc'hior.

— « Furoc'h eget an tri den fur a zo ac'hanomp, » a lavare Baltazar.

— « Kavet en deus ur ster d' hon huñvre, » a lavare Jaspar.

— « Deomp en hent, » a lavaras Melc'hior, « poent eo dimp. Me a gred e kaso Herodez kannaded war hol lerc'h, ne vo ket pell. »

Hag an holl dud koulz hag an holl gañvaled da sevel ; hag ar soudarded da zistagañ o c'hezeg, da stardañ al lerennoù dindan o c'hof, ha da lakaat ar bridoù war o fenn.

Alanig ar paotr fur a voe lakaet en dro-mañ war an dremedal gwenn, dirak Melc'hior. Pebezh

enor ! (Ruziañ a rae un tammig gant ar vezh. Dleet en dije anzav n'en doa graet nemet displegañ ar gentel a oa bet graet er skol en deiz all gant an dimezell Deziree, hag hi o lenn an eil pennad eus Aviel Sant Vaze !) (1).

D'an abardaez-noz e tegouezhjont e-kichen ur vourc'h. Eno ez ehanjont adarre da gousket. Teltoù a voe savet er parkeier. An tri bugel, daoust m'o dije karet kalz kousket dindan un telt, a voe kaset d'an ostaleri. Ur gambr a voe roet dezho.

(1) Aviel : istor Jezuz-Krist, savet gant sant Vaze, sant Mark, sant Lukaz ha sant Yann.

PENNAD 5

# Lazhadeg an Inosantezed

Perc'hennez an ostaleri oa ur vaouez vat. Hec'h anv oa Rachel. Fritañ a reas avaloù-douar d' ar vugale, gant vioù war-c'horre, daoust m' o doa debret a-raok ha n' o doa ket naon. Mamm e oa da zaou baotrig, unan pevarzek miz hag unan daou viz hepken. Hag Anna c'hoant dezhi diouzhtu ober war o zro.

Kousket mat a rejont en noz-se, hag i skuizh gant ar veaj. A-raok en em reiñ da gousket, Alanig en doa lavaret a vouezh izel da Loeiz e oa bet un tammig diaes e galon war an dremedal.

— « Evel war bag tontoñ Joz, te 'oar, pa vez fall an amzer. »

— « Me, » a lavaras Anna, he doa klevet, « n' on ket bet klañv war va c'hañval-me. »

— « Da gañval-te ! » eme Alanig, droug ennañ ; « ar c'hañval-se n' eo ket dit. »

— « Din eo ! » eme Anna.

— « Gant piv ac'h eus bet anezhañ ? »

— « Gant Selim. »

Alanig a c'hoarzhas goap.

— « Ha mar deo ar c'hañval-se dit-te, » emezañ, « perak n'eo ket bet lakaet amañ, e porzh an ostaleri, gant va marc'h hag hini Loeiz ? »

— « Mar n'eo ket va c'hañval din, marc'h Loeiz n'eo ket dezhañ kennebeut... »

War se, Loeiz a lavaras e oant ken diskiant an eil hag egile, hag a c'hourc'hemennas dezho reiñ peoc'h.

Mintin abred, antronoz, e voent dihunet gant Rachel.

— « Savit buan, bugale ! Emañ ar re all o vont kuit ! »

Ne voe ket ezhomm lavarout div wech d'ar baotred. En ul lamm e voent en traoñ eus o gwele. Evit Anna, ret e voe da Rachel kemer anezhi d'he gwalc'hiñ ha d'he c'hempenn.

E sal an ostaleri e oa dija ar bara hag an amanenn war an daol, hag ar c'hafe-laezh o tivogediñ er bolennoù.

Trouz a oa e kamp an tri roue. Dre ar prenestr, Loeiz hag Alanig a wele e oad o tiskar an teltoù hag o sammañ al loened.

— « Kemerit hoc'h amzer, » eme Rachel, o tont er sal gant Anna, « ha debrit ho lein. N'emaint ket en hent c'hoazh. »

Azezañ a rejont ouzh taol. Koulskoude, da bep genaouad e ranke Alanig teurel ur sell dre ar prenestr. Ar c'hafe a voe lonket buan, hag an daou baotr er-maez ha war varc'h, un tamm bara-'g-amanenn c'hoazh ganto en o dorn.

Ha setu an tri roue hag o zud o tont dre ru ar vourc'h, dremedaled, kañvaled, kezeg, soudarded, servijerion hag all. Alanig, pa welas Selim gant e gañval o tostaat, a c'halvas :

— « Anna ! Anna ! »

Anna ne zeue ket. Rachel en em ziskouezas e toull dor an ostaleri.

— « Pelec'h emañ Anna ? » a c'harmas Alanig dezhi.

— « Anna ? » emezi; « n' emañ ket ganeoc'h ? »

— « N' emañ ket... Anna !... Anna ! »

Klevet e voe mouezh Rachel o c'hervel e-barzh ar sal :

— « Anna !... Anna ! »

Selim a oa bremañ en o c'hichen.

— « Gortoz, Selim, » eme Alanig ; « Anna 'zo o tont. »

Selim a chomas a-sav gant e gañval. Ar c'hañvaled-samm a zeue war-lerc'h a dremenas neuze dirazo. Rachel a zistroas.

— « Ne respont ket, » emezi.

— « Neuze e rankomp klask, » eme Loeiz o tiskenn diwar e varc'h hag o teurel ar brid da Selim.

Alanig a vije chomet a-walc'h war e varc'hig. Met Loeiz en doa lavaret « e rankomp », ha retmat e oa sentiñ. Ouzhpenn se, e teue da vezañ nec'het, o soñjal e oa c'hoarvezet un taol fall bennak gant e c'hoarig marteze. « Ar plac'hed-se n'int mat da netra, » a lavaras etre e zent ; « perak 'ta eo deuet ganimp ? » Hag eñ diskenn, teurel brid e varc'hig d' e dro d' ar morian, ha mont war-lerc'h Loeiz.

Kaer klask dre an ostaleri, eus ar c'hav d' ar solier, hag eus ar solier d' ar c'hav, kaer gervel, Anna ebet.

Pa zeuas Alanig er-maez, e kavas an daou varc'h staget ouzh ur ruilhenn (1) er voger ; Selim, war gein e gañval, a oa o pellaat d' an daoulamm.

(1) ruilhenn : kelc'h houarn.

— « N' eus forzh, » eme Loeiz, a oa gantañ, « gant hor c'hezeg e c'hellomp atav galoupat war o lerc'h. Ne c'hellomp ket lezel Anna hec'h-unan-penn er vro-mañ. »

Alanig a oa aet bihan-bihan e galon. Penaos en dije respontet ? Stanket oa e c'houzoug.

Rachel, he daou vugelig war he divrec'h, a oa o klask el liorzh e-kichen an ti.

Ha piv oa ar vaouez-hont o tont gant ar ru en ur redek evel pa vije kollet ganti he skiant ?

— « Hepziba, » a grias Rachel, « n' hoc'h eus ket gwelet ur plac'hig ? »

Hepziba, hag a oa tev ha lart, a chomas ur pennad o tennañ hec'h anal.

— « Ur plac'hig ? » emezi, « ha me 'oar-me ?... n' eo ket... gant plac'hedigoù... on nec'het... Kuzhit ho pugale, Rachel... kuzhit anezho... buan... »

Rachel ne gomprene ket.

— « Kuzhit ho pugale ! » eme Hepziba.

— « Kuzhat va bugale ? »

— « Ya, ar roue Herodez a zo o klask an holl baotredigoù dindan daou vloaz d' o lazhañ. Emañ e archerion (1) er penn all eus ar vourc'h. Ne glevit ket ? »

E gwir, en tu all eus ar vourc'h e oa trouz, an holl dud o tont er-maez eus an tiez, un dek archer bennak en o mesk. Rachel a oa tec'het.

Daou archer a oa o tont etrezek an ostaleri.

— « Petra eo an ti-mañ ? » a c'houlennas unan anezho, — ur marichal al lojeiz e oa, — ouzh Alanig.

— « Un ostaleri, » eme hemañ.

— « Un ostaleri ? N' eo ket gwir. Brigadier ! »

(1) archer : soudard karget da lakaat an urzh da ren.

emezañ d'an archer all a oa gantañ, « gwelit ha gwir eo ez eo an ti-mañ un ostaleri. »

Ar brigadier a lennas ar pezh a oa livet e lizherennoù tost ken uhel hag un den war ar voger : « Ostaleri an Ael Mat ; bez' e werzher da zebriñ ha da evañ ; bez' e lojer war droad ha war varc'h. »

— « Me 'gredfe a-walc'h, » emezañ, « ez eo un ostaleri. »

— « Mat ! gwelomp ! » eme ar marichal al lojeiz. Hag eñ da vountañ an nor gant e droad ha da vont e-barzh, ar brigadier hag Alanig ouzh e heul.

Loeiz a oa a-dreñv an daol.

— « C'hwi eo, » eme ar marichal, « a zo perc'henn an ostaleri-mañ ? » Hag hep gortoz ar respont : « Pet bugel hoc'h eus ? pet mab ? pet merc'h ? pe oad ? »

Tennet en doa ur c'harnedig eus godell gleiz e borpant, ur c'hreion eus ar c'hodell dehou, ur gontellig eus godell gleiz e vragoù evit lemmañ ar c'hreioñ, hag e oa prest da skrivañ.

— « Na mab, na merc'h, » eme Loeiz ; « bugel ebet. »

— « N'eo ket gwir, » eme ar marichal. « Brigadier ! it dre an ti da welout ha gwir eo. »

— « An den-mañ, » eme ar brigadier, « ar paotr-mañ kentoc'h, ne gav ket din e ve dimezet. »

— « Ket dimezet ! » eme ar marichal al lojeiz ; « ket dimezet, ha perc'henn un ostaleri ! Pelec'h emañ ho kwreg ? » a c'houlennas gant Loeiz.

— « N'emañ ket amañ, » eme Loeiz, en doa lakaet un davañjer war e dro hag un torchouer (1) war e skoaz.

(1) torchouer : tamm lien da dorchañ al listri hag ar gwerennoù.

An nor a zigoras neuze, hag adjudant an archerion a zeuas er sal.

— « Pet paotr dindan daou vloaz hoc'h eus kavet amañ ? » a c'houlennas.

Ar marichal al lojeiz, o saludiñ, a respontas :

— « Hini ebet, va adjudant ; n' eus ket en timañ. »

— « N' eus ket ? Ma n' eus ket, kavit anezho! »

Hag an adjudant kuit, o stlakañ an nor war e lerc'h. Met damc'houde, e lakae e benn dre ar prenestr.

— « Marichal al lojeiz, » emezañ, « klevet em eus e oa tremenet an tri roue dre ar vourc'h-mañ n' eus ket pell. Emaon o vont da glask anezho. C'hwi a vezo e penn ken na zistroin. »

— « Ya, va adjudant, » eme ar marichal o saludiñ adarre.

— « Aotrounez archerion, » a lavaras Loeiz, « amañ ez eus traoù da evañ, mar hoc'h eus sec'hed. »

— « N' hon eus ket sec'hed, » eme ar marichal ; « petra hoc'h eus da reiñ dimp da evañ ? »

— « Bez' ez eus sistr, » eme Loeiz, « gwin ruz, gwin gwenn, rom, kognag, chouchenn (1)... »

Ar brigadier a zigore e zaoulagad brasoc'h-brasañ dre ma komze Loeiz. Pa glevas ar ger « chouchenn » e voent prest da darzhañ.

— « Mat ! » eme ar marichal al lojeiz, « diskennit dimp pep a werennad chouchenn. »

N' en doa ket lavaret mat ma oa div werennad chouchenn liv an aour dirazo.

Alanig a oa chomet da selaou. Met a-benn neuze e soñjas ne selle ket kement-se outañ. Pezh a oa d' ober oa kavout Anna, ha mont kuit goude buan-ha-buan.

(1) chouchenn : alkool graet gant mel.

Hag eñ er-maez.

O tegouezhout war un hentig a-dreñv an ti, e welas ur vaouez hag ur bugelig paket en ur vantell, war un azen, hag un den kozh o vont war e droad e-kichen.

— « Daoust... » emezañ, « daoust hag e vefe... ? Nann, ne c'hell ket bezañ an tiegezh santel o kemer an tec'h dirak Herodez. Hent an Ejipt ne dle ket tremen dre amañ... Koulskoude... »

Hag a-greiz-holl, ur menoz a zeuas en e benn :

— « Mabig Jezuz, » emezañ, « Mabig Jezuz, pe ez eo c'hwi a zo aze, pe un all, grit ma kavin va c'hoarig Anna, me ho ped ! »

E-kreiz ur park, damdost d' an hentig, e oa un ti bihan, hag a dlee bezañ un ti-forn, nemet e seblante bezañ goullo.

Ha sed ur vouezhig o tont eus an ti-se :

— « Koukoug ! »

Anna he doa lakaet he fenn er-maez dre ur prenestrig ; hag e c'hoarzhe !

— « Anna ! Anna ! petra rez aze ? Ha ni o redek dre-holl da glask ac'hanout ! »

— « Deus da welout, » eme Anna.

— « Deus er-maez, te ! » eme Alanig, « deus buan er-maez ! »

— « N' em eus ket amzer, » eme Anna, ken sioul ha tra.

Hag Alanig da lammat en ti-forn.

Plouz a oa dre-holl ; war ar plouz, e-kreiz an ti, ur voest vras, digor ; Anna, azezet dirak ar voest ; renket tro-war-dro, he holl verc'hodennoù ; amañ ahont, arrebeuri ha dilhad ar merc'hodennoù : un armel, un daol, pemp pe c'hwec'h kador, ur melezour hag ur bern gweleoù.

— « Te, » eme Anna, « a vo ar medisin. Aotrou medisin, » emezi o sevel, evel un itron,

« Rozina eo a zo klañv ; lakaet em eus anezhi en he gwele ; o, me 'zo nec'het, nec'het, nec'het... »

— « Feiz, » eme Alanig, « me 'zo nec'het a-walc'h ivez ! Hag an holl draoù-mañ, penaos int deuet betek amañ ? »

— « Ne fell ket dit c'hoari ? » eme Anna ; « neuze, kae kuit. »

— « Penaos eo deuet an holl draoù-mañ betek amañ, a c'houlennan diganit ! »

— « Va merc'hodennoù n' int ket traoù, » eme Anna ; « va merc'hed int. O c'havet em eus e-barzh ar voest-mañ. Ya, Rozina, gortoz ma roin dit ur banne dour-bleunioù-orañjez. »

Alanig a oa aet er-maez, ha d' ar red betek an ostaleri. Ne oa ket c'hoazh e-barzh, ma kleve an daou archer o kanañ :

« An hini gozh eus Montroulez,
An hini gozh eus Montroulez... »

Divouklet o doa o gouriz, dibrennet o forpant, hag o daouarn sanket e godelloù o bragoù, a-c'hwen (1) war o c'hadorioù, e kanent. O gwerennoù a oa leun, hag e oa pemp boutailh-chouchenn goullo renket e-kichen ar voger.

Ne ouzon ket pe ziaoul a lakaas Alanig d' ober pezh a reas neuze.

— « Aotrounez archerion, » emezañ, « me 'oar pelec'h emañ kuzhet holl baotredigoù ar vourc'h-mañ. Me 'oar... »

Loeiz a reas outañ ur sell souezhet ha spontet.

— « Ar baotredigoù ! ar baotredigoù ! » a ganas ar marichal al lojeiz ; « peseurt paotredigoù ? »

— « Ar baotredigoù, » eme ar brigadier, « omp bet kaset da lazhañ. »

— « Lazhañ ! lazhañ ! » eme ar marichal o

(1) a-c'hwen : stouet en a-dreñv.

c'hoarzhin ; « fidamdoue ! ya, lazhañ ! deomp da lazhañ ar baotredigoù ! »

Hag o kregiñ en e sabrenn, a oa war ur bank, ez eas er-maez da heul Alanig ; ar brigadier a reas eveltañ ; Loeiz a redas war o lerc'h.

Ne voe ket pell e oant en ti-forn.

Skrijus ar pezh a c'hoarvezas neuze. An daou archer a gouezhas war merc'hodennoù Anna ; ha da skeiñ outo a-nerzh-brec'h. Hag ar pennoù, ar brec'hioù, ar garoù da nijal a-gleiz, a-zehou e-mesk ar plouz.

— « Va merc'hed ! va merc'hed ! » a grie Anna, hag hi tec'het en ur c'horn eus an ti.

Pa rank ar wirionez bezañ lavaret penn-da-benn, — ha trist eo da lavarout, — Alanig e-unan ne voe ket an hini diwezhañ da skeiñ gant merc'hodennoù e c'hoar. Un taol troad e gwele Rozina, ha setu Rozina e daou damm dre ar prenestr. Betek Loeiz, — ya, Loeiz, pa gomprenas penaos oa kont, — en em lakaas da lazhañ ! Kement a blijadur a zo o terriñ, o regiñ, o flastrañ hag o tistrujañ, ur wech krog er c'hoari. Ne oant ket paotred fall, — an archerion marteze ne oant ket paotred fall kennebeut, — met petra fell deoc'h ?

Dor an ti-forn a zigoras. Setu an adjudant, imoret fall, o tont.

— « N' em eus ket kavet an tri roue, » emezañ, « met... »

— « Va adjudant, » eme ar marichal al lojeiz o saludiñ, « ma n' hoc'h eus ket kavet an tri roue, ni hon eus kavet ar baotredigoù. Sellit ! »

— « Ar baotredigoù ! » eme an adjudant, o tastum pezh a oa bet pennad-blev bravañ merc'hodenn Anna. « Petra... ? »

Hag e troas e zaoulagad ouzh an tri bugel, a oa bremañ, dorn ouzh dorn, e toull an nor.

— « Diskianted ma 'z oc'h ! » emezañ d'an daou archer. « Touellet oc'h bet gant bugale ! Evit ar re-mañ... »

Hag e tennas e bistolenn.

An tri bugel a oa aet kuit. Alanig a oa dija war e varc'hig, Loeiz war e varc'h, Anna dirazañ, tost war c'houzoug al loen.

Ha d'ar pevarlamm ruz gant an hent o doa kemeret an tri roue.

PENNAD 6

# Pesk Jonaz

Pebezh galoupadeg ! Ar gwez, a-hed an hent, a rede a bep tu dezho ; ar meneziou a seblante dañsal ; a-wechoù ne ouient mui pe an oabl a oa dindano hag an douar a-us dezho, pe ar c'hontrol. A zo gwashoc'h, an hent en em ranne e daou, e tri, ha ne ouient ket pehini oa an hent mat.

— « Lezomp ar c'hezeg da vont e-giz ma karont, » a c'harmas Loeiz ; « ar re-se a gavo ar re all gwelloc'h evidomp. »

Ya ! Ar c'hezeg, skuizh-marv, n'o doa ken c'hoant nemet ehanañ. An heol a oa aet izel-izel. Bremaik ez eas da guzh. Kouezhet an noz.

— « Koulz eo dimp diskenn, » eme Loeiz.

Diskenn a rejont. O dilhad a oa lous gant poultrenn an hent ha spoum ar c'hezeg. A-boan ma c'hellent plegañ o izili, a oa ken reut ha pa vijent bet houarn.

En em astenn a rejont e-lec'h ma edont. Al loar a oa savet, hag e oa bremañ tost ken sklaer hag en deiz. Netra tro-war-dro nemet douar evel ludu,

meinigoù gwenn skignet dre-holl, hep un ti, hep ur wezenn, hep ur c'hleuz, hep ur bod-spern, nag ur peul zoken da stagañ outañ al loened.

— « Selaouit ! » eme Loeiz a-greiz-holl.

Ur c'harr-dre-dan a oa o trouzal a-bell. Dizale e voe gwelet o tont gant an hent. Ur c'harr hep toenn e oa, un den en e sav-sonn e-barzh, o sellout a bep tu.

— « An adjudant ! » eme Alanig, ken izel ha ma c'hellas.

Ar c'harr a dremenas. Va Doue, daoust ha ne oant ket bet gwelet ?

Siwazh ! Trouz ar c'harr a davas en un taol. An adjudant hag archerion a oa diskennet. Edont o tont war-eeun etrezek ar vugale.

— « Buan ! » eme Loeiz, o kemer Anna, a oa o kousket, etre e zivrec'h.

Dre ar mein, dre an douar blot ha skañv evel traezh, e kerzhjont, an archerion war o lerc'h. Ar re-mañ, gant o botoù tev, ne raent ket kalz a forzh eus ar mein, met pounner evel ma oant, e sankent don en douar. Ar vugale, er c'hontrol, a sanke nebeutoc'h o zreid, met ar mein a oa spontus ! Dreist-holl Alanig, gant e votoù izel hag e loeroù berr ; e votoù a oa leun a veinigoù, e zivhar noazh a ziwade, rak kouezhañ a rae alies. Ha koulskoude e oa ret mont, tec'hout diouzh ar baotred-se.

Pegeit o doa kerzhet evel-se, Alanig ne vije ket bet evit lavarout, pa welas dirazañ evel ur melezour hir-hir, a-blad, sklerijennet gant al loar. An douar a seblante diskenn betek ar melezour-se, ha na oa ket ur melezour e gwirionez. Ne c'helle ket bezañ skorn. Re domm oa an amzer. Daoust ha dour e vije ?

— « Sell, » a lavaras Loeiz, « ar mor ! »

Ar mor ? Biskoazh n'en devoa Alanig gwelet

ar mor evel-se, hep an disterañ houlennig war e c'horre. Neuze e teuas soñj dezhañ eus levr an Istor Santel, ha penaos e oa graet anv ennañ eus « ar Mor Marv ».

— « Ar Mor Marv ! » emezañ.

— « Ya, » eme Loeiz.

Marv a-walc'h e oa. Bag ebet warnañ. Eo, koulskoude, dirazo, en traoñ, e oa ur sav-mein (1), hag e penn ar sav-mein ur vag.

Hag ar vugale da vont etrezek ar sav-mein-se. An douar a oa deuet kaletoc'h. Ne oa mui kement a vein. Ha da redek.

E-pad ur pennad e voe brav, keit ha ma chomas an archerion war an douar blot a-dreñv. Met kerkent ha m'en em gavjont war an douar kalet, hag i da redek ivez.

Ar vugale a zegouezhas e penn pellañ ar sav-mein. Edo an archerion o tont er penn all.

— « Alo ! » eme ur vouezh anavezet, eus ar vag.

Ma ne oa ket mouezh tontoñ Joz ! Ar vag-se, Doue ra vo meulet, a oa e vag. Ha tontoñ Joz da gemer Anna, ha Loeiz da ziskenn er vag dre ar skeulig a oa eno. Hag ar vag da fraoñval ha da vont kuit.

Hag Alanig ?

Alanig a oa chomet e traoñ ar skeulig, peg e droad etre ur varrenn ha moger ar sav-mein.

— « Tontoñ Joz ! Loeiz ! Anna ! » a huchas. Met e vouezh a voe beuzet gant fraoñv ar vag.

Penn an adjudant en em ziskouezas e lein ar skeulig.

— « Aha ! » emezañ, « Ahaaaaaaaaaaaaa ! »

(1) sav-mein — un doare hent savet gant mein, en em astenn e-barzh ar mor.

Hag o treiñ beg e bistolenn etrezek Alanig, e lavaras :

— « Deus amañ, mar ne fell ket dit bezañ lazhet ! »

Alanig a welas neuze pezh n'en doa ket gwelet a-raok : ur vagig vihan-vihan, staget e traoñ ar skeulig. Dont a reas a-benn da zispegañ e droad, da lammat er vagig, d'he distagañ, da gregiñ en ur vazh koad a oa e-barzh, da skeiñ ouzh ar voger gant ar vazh-se evit reiñ herr (1) d'ar vagig, ha, dre fiñval ar vazh gwellañ ma c'hellas, da bellaat.

Neuze e kouezhas, kollet gantañ e anaoudegezh.

Pa zeuas ennañ e-unan, pellik amzer goude, edo ar vagig e-kreiz ar mor. Ne weled mui an aod. Ne weled mui nemet meneziou, a-bell, en daou du.

An oabl a oa atav ken sklaer, leun a stered, al loar atav ken lugernus, an dour ken sioul, gwenn-laezh, ha goullo.

Ha setu un dra bennak o faoutañ ar mor, evel ul linenn du ; ur wech, div wech, teir gwech, peder gwech, a-gleiz, a-zehou, evel oc'h ober tro ar vagig.

Bremañ, e-lec'h ul linenn du, e oa ur bos liv arc'hant. Neuze e teuas ur penn er-maez eus an dour, neuze ul lost ; ur pesk e oa.

Daou pe dri bloaz oa, d'ar c'hentañ a viz Ebrel, e oa bet roet da Alanig ur pesk dres evel hemañ, ur pesk kartoñs arc'hantet, hag eñ leun a legumaj bihan e sukr : kaol, avaloù-douar, piz ha karotez. Alanig en doa debret al legumaj, ha goude lakaet ar pesk da neuiñ e kibell ar pesked ruz. Ar pesk en doa graet e benn fall, avat ; deuet e oa ken blot hag un tamm paper ; en

(1) herr : buander.

diwezh e oa bet taolet gant Mai-Von war bern al loustoni.

Ar pesk-se e oa, a dra sur, deuet a varv da vev, hag a oa o treiñ-distreiñ en-dro d'ar vagig. Brasaet e oa, tost ugent gwech brasoc'h eget Alanig. O tont a-bezh war c'horre an dour, hag o tigeriñ e c'henou, ken du ha ken ledan ha forn ar baraer, e lavaras :

— « Va anaout a rez ? »

— « Ya, me 'gav din, » eme Alanig.

— « Lavar din piv on eta. »

— « Ar pesk kartoñs... » eme Alanig.

— « Ar pesk kartoñs ! Me 'zesko dit kaout muioc'h a zoujañs, amprevan ! Kartoñs ! Biskoazh kemend-all ! Me eo ar pesk a lonkas Jonaz gwechall-gozh, Jonaz ar Profed, soñj ac'h eus ? »

— « Soñj am eus, » eme Alanig.

— « Gwell a se ! Bremañ lamm e-barzh va genou. »

Alanig a gilas kement ha ma c'hellas. Ne oa ket kalz a lec'h da gilañ.

— « Ne fell ket dit sentiñ, » eme ar pesk ; « gortoz ! An hini en deus lonket ur Profed, barv hag all, hag e kav dit ne c'hell ket lonkañ ur paotrig bihan ? »

— « Ma hoc'h eus lonket ur Profed, » eme Alanig, « eo bet ret deoc'h e zislonkañ. »

Ar c'homzoù-mañ ne oant ket graet evit plijout d'ar pesk. Tostaat a reas ouzh ar vag. Ha flip ! en un taol e oa Alanig o risklañ, o risklañ, evel war un tobogan, hag o tont da dreiñ e-barzh pezh a dlee bezañ kof ar pesk.

Na du e oa ! E-pad ur pennad ne gredas ober netra. Chom a reas astennet, o c'hortoz... ne ouie petra oa o c'hortoz.

Marteze ne oa da c'hortoz nemet bezañ mouget.

Korf ar pesk a fiñve un tammig. O neuiñ e oa sur a-walc'h. Alanig, hag en doa gwelet pegen heñvel oa pesk Jonaz ouzh e besk kartoñs, n' en doa ket ankounac'het an norig a oa e kein hemañ, evit lakaat ha tennañ al legumaj sukr.

Hag eñ goustadik da bignat a-hed un tu eus ar c'hof. Ne oa ket aes. Met pignat a reas kouls-koude. Kavout a reas an nor. Bountañ a reas warni. Kalet oa. Aet e oa skuizh o vountañ hag o skeiñ pa zigoras gant ur stroñs a reas dezhañ kouezhañ war e benn en traoñ.

N' en doa ket bet re a zroug. Ar pesk a dlee bezañ chomet war c'horre an dour, rak dre an toull e wele stered o lugerniñ. Pignat a reas goustadik adarre, ha lakaat e benn er-maez.

Edont atav e-kreiz ar mor. Met dirazañ e oa ul lestr bras ; ul lestr iskis, hep gwernioù na gouelioù ; gant un doenn, hag ur siminal evel siminal un ti ; al lestr-se en doa gwelet a-raok ; petra oa 'ta ?

Arc'h Noe an hini e oa ; an arc'h Noe en doa gwelet en ur stal e Brest en deiz all, pa oa aet gant Mai-Von d' ober « tro ar c'hoarielloù Nedeleg ». Na c'hoant en doa bet da gaout an arc'h Noe-se ! Evel pep tra all e oa deuet bras. Ur vag a oa e-kichen : bag tontoñ Joz.

Ar pesk a reas un hej d' e gorf, ken kreñv ma kouezhas Alanig en traoñ ur wech c'hoazh. En dro-mañ, e-lec'h pignat, e risklas war an tobogan adarre ; hag er-maez eus genou ar pesk, betek war ur plankennig stag ouzh arc'h Noe.

— « Heu ! » eme ar pesk.

— « Heu ! » eme Alanig.

— « Degouezhet out, paotrig, » eme ar pesk.

— « Trugarez, pesk Jonaz, » eme Alanig.

— « Pesk Jonaz ! Pesk Jonaz ! Ha te 'gred dit ez on pesk Jonaz ? »

— « Ne ouzon ket, » eme Alanig, en doa desket skiant a-benn neuze.

— « Disoñjet ec'h eus, bihanig, e oan ur pesk Ebrel ! »

Hag ar pesk da c'hoarzhin.

— « Kenavo ! » emezañ. Ha kuit en ur foetañ ar mor gant e lost.

PENNAD 7

# Arc'h Noe

Alanig ne chomas ket pell war e damm planken. Skeiñ a reas ouzh gwerenn ur prenestr, a oa en arc'h.

Setu Mai-Von ha lakaat he fenn er prenestr.

— « O ! Alanig, Alanig ! Va mabig paour ! Ha ni a gave dimp e oas beuzet ! Ha me lavarout da vamm-gozh e oa arabat debriñ pesked ken, gant aon debriñ da gig e vije. Deus amañ, » emezi, « dre ar prenestr. »

Torchañ a reas he daouarn ouzh he zavañjer, rak bleud a oa warno, — edo oc'h ober gwestell, — hag o astenn da Alanig. Kerkent ha ma voe ar paotrig er gambr, a dlee bezañ ar gegin, e voe lakaet un tamm fars hag ur volennad laezh dirazañ.

— « Debr, va mabig. »

Alanig a zebras, evit ober plijadur da Vai-Von. N' en doa ket kalz naon.

— « Abaoe pegoulz emaoc'h amañ ? » emezañ.

— « Me 'zo 'vont da lavarout da dad-kozh ha

da vamm-gozh ha d'ar re all, » eme Mai-Von, — dibaot a wech e responte ar goulennoù a veze graet outi.

Dizale e voe tad-kozh, mamm-gozh, tad, mamm, tontoñ Joz, Loeiz hag Anna e toull dor ar gegin ; hag ur pok a-gleiz, ur pok a-zehou, pep hini d'e dro.

— « Deus, Alanig, deus buan, » eme Anna, o kregiñ en e zorn.

Deiz bras e oa bremañ. An arc'h a oa leun a heol. Dre ar prenestroù e weled an oabl hag ar mor glas-glas, ken glas ha war ar c'hartennoù.

Ur bern loened a oa aze. Ne oant ket, avat, evel en arc'h Noe gwechall, holl loened ar bed. Bez' e oant an holl loened a oa bet roet da Alanig ha d'e c'hoar da c'hoari. An darn vrasañ anezho a oa bet torret ganto. Bremañ koulskoude e oant evel nevez-flamm, hag ouzhpenn, bev-buhezek ha bras evel gwir loened.

An holl, a lavaran, nemet ar marc'hig paour, siwazh, a oa chomet du-hont gant marc'h Loeiz, p'o doa ranket tec'hout dirak an archerion.

Bez' e oa arzed (1), a ouie kerzhout e-giz tud ha dañsal. Bez' e oa, n'eus ket ezhomm da lavarout, chas, kizhier, deñved ha kezeg a bep seurt hag a bep liv. Bez' e oa ar marmouz (2) a ouie pignat gant ur wezenn. Bez' e oa al logodenn wenn a drote en ur gaoued graet e stumm ur rod, — na laouen e troe ar rod ! — Bez' e oa ar c'hilhog hag ar yer dirak an ti-feurm bihan a oa bet roet da Anna, hag a oa bet lakaet an tan ennañ gant Alanig (peogwir en doa bet en deiz-

(1) arz : loen pevarzroadek, blevek ha pounner e gorf, a vev er menezioù pe e broioù yen an hanternoz (ar re-mañ a zo gwenn).

(2) marmouz : loen damheñvel ouzh un den.

se pomperion e-barzh ur c'harr-dre-dan, hag e oa ret, na petra 'ta, reiñ labour dezho). Bez' e oa ar gwazi war dammoù koad stag-ouzh-stag, a c'helled astenn ha diastenn. Bez' e oa an houad keluloid hag an houad houarn-gwenn en dije kerzhet drezañ e-unan, pa ne vije ket bet torret diouzhtu. Bez' e oa ar c'hrokodil a lonke ar morian, met ar morian ne oa nemet ur c'hreion. Ha re all, ha re all.

Ha n'eo ket hepken c'hoariellоù ar vugale a oa deuet bev ; ivez al laboused a oa e kambr mamm-gozh dindan ur voull wer ; ivez an tigr a oa e groc'hen dirak ar gwele e kambr tad ha mamm ; ivez ar c'havr ouez a oa he fenn a-us da zor ar sal-debriñ ; betek ar gwenan a oa livet war baper ar voger e kambr Anna.

Betek peroked tontoñ Joz. Hennezh a oa bet bev e gwir. Met marvet e oa diwar re gofad kraoñ, hag e oa bet douaret el liorzh. Koulskoude, edo war skoaz tontoñ Joz adarre, hag e lavare « tomm an heol, tomm an heol, tomm an heol » ken laouen ha ken kreñv ha biskoazh.

Betek Aglae. Aglae a oa ur vaot (1) chokolad, bet prenet da Alanig gant tintin Fina, — tintin Fina, hervez, a gare reiñ chokolad, — hag a oa bet miret gantañ war e armel pell, pell amzer ; re goant e oa da vezañ debret. Ur wech ma oa brezel etre Anna hag eñ, e oa bet hejet an armel. Ha kouezhet Aglae ha bruzunet e mil tamm war al leur. Ar vugale o doa debret an tammoù ; blaz ar boultrenn a oa ganto.

An holl loened-se, zoken an tigr, a oa doñv ; ne glaskent na dantañ, na flemmañ, na reiñ taolioù troad. Dezho e oa bet aozet pep a gam-

(1) baot : loenig pevarzroadek, a zoug e di war e gein.

brig. Loeiz, Alanig hag Anna a vije karget da reiñ boued dezho. Nag ur blijadur !

Mai-Von a yeas gant ur sailh da c'horo (1) ar saout. Ar saout-se, en amzer ma oant c'hoarielloù, a oa tu d'o goro ivez. Met neuze e ranked tennañ o fennoù da gentañ, ha lakaat laezh dre un toull a oa etre ar penn hag ar c'horf. Bremañ e roent laezh e-giz ar saout all, hag unan a daolas beg he lost e fri Mai-Von.

An dud vras ne seblantent ket bezañ ken plijet gant al loened hag ar vugale. « Pebezh trouz ! » a lavare mamm. « Pebezh c'hwez ! » a lavare tad. « Pebezh dizurzh ! » a lavare mamm-gozh. « Pebezh loustoni ! » a lavare Mai-Von. Tontoñ Joz ne lavare netra, met ne selle nemet ouzh e beroked.

Piv en dije kredet ? Tad-kozh a oa ken plijet hag ar vugale.

Er gêr, tad-kozh a veze gwelet nebeut ha klevet nebeutoc'h c'hoazh. A-hed an deiz e chome war e gador-vrec'h, e-kichen an tan er goañv, en hañv e-kichen ar prenestr, atav damguzhet a-dreñv e gazetenn, e gorn-butun en e veg. Pa dostae ar vugale outañ, e rae selloù ken du, n'en doa ket ezhomm lavarout dezho mont pelloc'h. Mignoned a zeue d'e welout, hag a oa kozh eveltañ ; keit ha ma oant en ti, ne oa aotre na da c'harmiñ na da ganañ ; a-boan aotre da c'hoari. Tad-kozh, gwech ebet, ne roe netra d'ar vugale.

Bremañ, e oa evel un Tad Noe war an arc'h : o c'hoarzhin, o c'hoari gant al loened hag ar vugale, o sachañ war lost an tigr, o tañsal gant an arzed, o lammat gant ar c'havr ouez, o tigeriñ e c'henou evel ar c'hrokodil, o skrabañ e benn evel ar marmouz.

(1) goro : tennañ laezh.

Marteze, en abeg da vamm-gozh e oa. Er gêr e oa mamm-gozh atav o c'hourc'hemenn : an holl, ha tad-kozh da gentañ, o doa aon razi. Amañ, mamm-gozh ne grede mui komz ken uhel. Hi eo a seblante kaout aon. Rak ar mor ? rak al loened ? Diaes gouzout. A dra sur, n'en em gave ket e-kreiz ar Mor Marv koulz hag er Vilin Wenn.

Tad-kozh ne rae forzh. Evitañ e oa evel un eil yaouankiz. (Mamm-gozh he dije lavaret marteze, un eil bugaleaj.) Gant tomm ma oa an amzer, en doa lakaet ur bragoù berr melen, ur rochedig wenn, botoù lien glas hag un tog plouz gant ur ruban gwer. Ne chome ket ar rochedig e-barzh ar bragoù, ken tev e oa e gof. E-giz-se e valee war doenn an arc'h. (Ha mamm-gozh, gwisket e du, gant he brozh hir evel er gêr ; hag o lakaat he bravañ c'hoef hag he manegoù bep tro ma'z ae da azezañ, he disheolier a-us d'he fenn, war un doare pondalez (1) a oa e tu a-dreñv al lestr.)

En deiz kentañ, ar vugale a gouskas goude merenn, hag a yeas da gousket adarre abred goude koan. Ur gambr vihan a oa bet roet da Loeiz ha da Alanig, gant daou wele, an eil war-c'horre egile. Evel just, Alanig en doa dibabet an hini uhelañ. Lakaat a rae e droad er-maez a-ratozh evit ma vije sachet warnañ gant Loeiz. Neuze e oa emgann.

Pemp devezh a dremenas. Pemp devezh a levenez. Ar pempvet devezh, d'an abardaez, tad-kozh hag ar vugale a bignas war doenn an arc'h evit aveliñ o fenn, — tommoc'h oa bet c'hoazh eget kustum. Ha tad-kozh, evit ar wech kentañ, da gontañ dezho un istor :

(1) pondalez : kambrig hep moger diouzh un tu da vihanañ.

## Istor gwir ar c'had hag ar vaot

Istor ar c'had (1) hag ar vaot, evel ma vez kontet, n' eo ket gwir.

An istor-mañ a zo gwiroc'h kalz, ha kalz koshoc'h ivez.

Gwechall-gozh, ar vaot a oa ul loenig bihan koant ; n' he doa ket evel hiziv he zi da zougen war he c'hein. N' eo ket souezh eta e rede buan, buanoc'h eget al loenedigoù all, nemet ar c'had marteze.

Tabut a veze alies etre ar vaot hag ar c'had da c'houzout pehini a rede buanañ.

— « Me eo, » eme ar c'had.

— « Me eo, » eme ar vaot.

An tabut-se a oa deuet da vezañ un torr-penn, rak al loened all o doa o ger ivez da lavarout, ha tabut a veze etrezo diwar an hevelep abeg.

Ma voe galvet ar c'had hag ar vaot un deiz dirak roue al loened.

— « Se n' eo ket ur vuhez, » eme ar roue. « Ret eo din gouzout da vat pehini ac'hanoc'h ho-tiv a c'hell redek buanañ. »

— « Me eo, » eme ar c'had.

— « Me eo, » eme ar vaot.

— « Peoc'h ! » eme ar roue. « Ni a zo o vont da welout, ha diouzhtu, rak lakaet e viot da redek dirazon. »

— « Gortoz, » eme rouanez al loened, a oa eno, d' he fried, « Peseurt gopr a vo roet d' an hini a c'hounezo ? »

— « Gopr ebet, » eme ar roue, « nemet ar brud da vezañ bet trec'h. »

(1) gad : loenig gouez, hir e ziskouarn, berr e lost, hag a red buan-tre.

— « N' eo ket a-walc'h, » eme ar rouanez, « rak brud n' eo nemet avel. »

— « Mat ! lavar neuze peseurt gopr a vo roet, » eme ar roue, en doa bet tabut alies ivez gant e wreg diwar-benn an div-se, ken na oa aet skuizh.

— « An hini a c'hounezo, » eme ar rouanez, « a vo mestrez war eben ; da lavarout eo, an hini a gollo a vo matezh eben. »

— « Petra soñjit eus an dra-se ? » eme ar roue d' ar vaot ha d' ar c'had.

— « Kontant omp, » emezo.

Lakaet e voent da redek er parkeier tro-war-dro ti ar roue, dirak ur bern loened, a oa deuet a-bell da welout.

Ar vaot an hini eo a c'hounezas.

Ha setu ar c'had aet da vatezh.

Ne oa ket ur vicher aes bezañ matezh ar vaot. Goude an dra-mañ e felle dezhi kaout an dra-se, ha goude an dra-se e ranke kaout an dra-hont, ha ne echue ket.

Ar c'had he doa graet d' he mestrez un ti dindan ur maen kleuz. Toenn an ti-se a oa bet livet kaer, rak ar c'had a ouie livañ gant he lost.

— « Re vihan eo, » he doa lavaret ar vaot. Met ur wech e-barzh, en em gavas ken brav, ne lavaras mui netra.

Ken brav en em gave en ti-se zoken, ne felle mui dezhi mont er-maez. Diwar neuze, ar c'had paour he doe div wech muioc'h a dregas eget araok. Noz-deiz e ranke redek da glask boued d' he mestrez. Ha c'hoazh alies ar boued a zegase ne blije ket da houmañ, hag ar c'had a oa ret dezhi mont da redek adarre.

Koulskoude, dre forzh debriñ ha chom hep fiñval, ar vaot a zeue lart. Ar c'had ne lavare netra,

met degas a rae atav boued d' he mestrez. Hag e-lec'h bezañ trugarekaet, e veze gwallgaset gwashoc'h eget biskoazh ; seul vui a boan a gemere, seul vui e veze lakaet da labourat. (Pezh a c'hoarvez alies ; — dre se, na roit ket re, pe e viot gortozet da reiñ muioc'h c'hoazh.)

Un deiz, a-benn ar fin, ar c'had a lavaras :

— « Va baotig koant, me a zo bet lakaet da vatezh ganeoc'h. Met n' on ket bet lakaet da sklavez. Ar marc'had a oa bet graet a zo bet torret ganeoc'h. Diwar bremañ ne welot mui ac'hanon. Redit war va lerc'h mar karit. Kenavo er baradoz ! »

Hag hi kuit diwar wel e tri lamm.

Ar vaot a glaskas redek war he lerc'h. Deuet e oa ken lart, ne c'helle ket kuitaat he zi. A zo muioc'h, he c'horf a oa peget, ha peget start ouzh an ti. He fenn hag he fevar droad hepken a zeue er-maez. Pa fiñve, an ti a fiñve ivez.

— « Sell 'ta ! » eme ar vaot, « me a c'hell dougen va zi ! »

Ha gwir e oa ; ne gerzhe ket buan-tre, met kerzhout a rae atav.

— « Mat evel-se, » eme ar vaot, hag a oa fur he spered, ma oa fall he c'halon ; « mont a ran bremañ gant va zi da glask va boued, hag e-lec'h ma vin e c'hellin chom da gousket pa garin. A ! » emezi, « gwellañ matezh a c'hell ur vaouez da gaout eo en em servijañ hec'h-unan ! »

Setu perak e toug ar vaot abaoe he zi bihan war he c'hein.

PENNAD 8

# Sorserez Endor

Ne oa ket echu-mat ar gontadenn, pa voe klevet un trouz evel trouz ar gurun war ar mor.

Ar vugale a redas betek ribl an doenn da sellout. A-bell, a-us d' ar mor, dindan al loar, e weled tri garr-nij du.

Tostaat a rejont. An trouz a zeuas da vezañ bouzarus. Ne oa ket da faziañ : o tont war-eeun etrezek an arc'h Noe e oant.

Tad a lammas war an doenn :

— « Buan ! buan ! » emezañ, « buan e bag tontoñ Joz ! Ar re-se a zo kirri-nij Herodez. Emaint o vont da deurel bombezennoù war... »

N' en doe ket amzer da echuiñ. Gant ur fraoñvadenn spontus e seblantas an hini kentañ eus ar c'hirri-nij kouezhañ warno. Neuze e voe evel tan ha luc'hed a bep tu, tammoù koad o strakañ, tammoù houarn o treiñ, un toull du o tigeriñ dindan o zreid. Ha neuze e santas Alanig dour o tont en e c'henou.

Hep gouzout mat petra rae en em lakaas da

neuiñ, o terc'hel muiañ ma c'helle war e anal, ken na oa e skevent prest da darzhañ. Edo dindan ar mor, an dra-se a ouie, ha ret oa pellaat diouzh an arc'h diskaret, pe vervel. Goude ur pennad hir e teuas war ar gorre.

Traoù a oa war an dour en-dro dezhañ. Klask a reas bag tontoñ Joz. Ne welas bag ebet. Sur a-walc'h e oa bet kaset d' ar strad. Hag e neuas etrezek unan eus an traoù du, ha pignat warnañ. An dra-se a fiñve, a neue..., ya, a neue... hag a oa tev hag hir, hag en doa ur penn bras hag ur c'horf. Sellout a reas a-dost : dourvarc'h (1) tontoñ Paol !

Tontoñ Paol, gwaz tintin Fina, pa oa e Morgad, a yae da neuiñ gant un dourvarc'h kaoutchoug a veze c'hwezhet aer e-barzh. Anvet oa Ramoto. Tintin Fina he devoa ul loen kaoutchoug all heñvel, un dourvarc'hez, a oa anvet Ramota. Gwech ebet ne veze gwelet tontoñ Paol o vont da neuiñ hep tintin Fina, ha gwech ebet ne veze gwelet Ramoto hep Ramota. Ar re-se, ezhomm ebet da lavarout, a oa bet ivez war an arc'h.

Ha dres, setu Ramota o tont, ha Loeiz war he c'hein.

— « Pelec'h emañ ar re all ? » eme Alanig.

— « Penaos e oufen ? » eme Loeiz ; « ni da vihanañ a zo saveteet, a gav din. »

Ramoto ha Ramota, loened mat, a neue pezh a c'hellent hep klask en em dreiñ. Ne oa eta da ober nemet lezel anezho da neuiñ.

An aod a voe gwelet dizale. Ne oa tamm evel an aod o doa gwelet a-raok. Uhel e oa, leun a reier, dres heñvel ouzh ar Bernioù Piz hag an Toull-Inged. An daou zourvarc'h a savas o c'hor-

(1) dourvarc'h : loen pevarzroadek, bras ha pounner, a vev e stêrioù Afrika, anvet ivez hipopotam.

foù pounner o tont war an douar sec'h, — un traezh bihan e traoñ ar reier, — a c'hwezhas aer dre o fri, a zeuas blot, blot, ken na oant mui nemet daou damm kroc'hen kaoutchoug.

— « Deomp, » eme Loeiz.

Hag an daou baotr a gerzhas a-hed an aod, laouen o santout o divhar dindano.

Ne c'hellent ket mont pell. E penn an traezh ne oa nemet reier. Mont a rejont betek ar penn all. Reier adarre.

— « Daoust hag e vo ret pignat ? » eme Alanig o sellout d'an nec'h.

— « Risklus e vije, » eme Loeiz ; « gortoz. »

En aod hag a save e-giz ur voger dirazo en doa gwelet ur faout, strizh, met ledan a-walc'h evelkent evit daou zen da dremen. Tremen a rejont hep poan. Ar faout-se a seblante bezañ dor un toull. Ken teñval, avat, ne gredent ket mont warraok.

Loeiz a glaskas e alumetez en e c'hodell. Siwazh, gleb e oant. O strakañ a reas holl, hag o zeurel war an traezh, droug ennañ. Hini ebet ne groge.

— « Loeiz, » eme Alanig, « ha ne welez ket ur sklerijenn ahont ? »

— « Peseurt sklerijenn ? » eme Loeiz. « N'eus sklerijenn ebet nemet al loar er-maez, war ar mor. »

— « Nann, » eme Alanig, « e-barzh an toull, pell-pell, ez eus ur sklerijenn. »

Loeiz a sellas.

— « An toull a dle bezañ toull en un tu bennak, » emezañ, « ha sklerijenn al loar a dreuz. N'eus forzh, klaskomp mont atav. »

Kerzhout a rejont goustadik etrezek ar sklerijenn-se. Ne c'helle ket bezañ al loar. Ur gouloù e oa, pe ul lamp ; ha sur a-walc'h e oa hejet-

dihejet, rak dre ma tostaent, skeudoù hir a valee war mogerioù an toull.

Goude kement a oa c'hoarvezet, ne oant mui souezhet gant netra. Gwelout a rejont, hep tamm souezh, ur vaouez kozh, ur c'houlaouenn-goar ganti en he dorn, stouet war ur fornigell (1).

Bep sul, e Sant-Mark, dirak iliz ar vourc'h kozh, e oa ur vaouez o werzhañ avaloù-douar fritet : Helen. Meur a wech, Alanig hag Anna o doa prenet diganti avaloù-douar a veze lakaet en ur c'horned paper melen tev, gant holen war-c'horre. Helen a stoue evel-se war he fornigell glaou-koad, he sil en he dorn. Ha feiz, ar vaouez-hont a oa heñvel-bev outi, ne c'helle bezañ war an douar div vaouez ken heñvel. Helen e ranke bezañ, e gwir.

Ar vaouez a savas he fenn pa glevas an daou baotr, ha dres evel Helen e lakaas he dorn war he zal da sellout. Neuze e stouas war he fornigell adarre.

— « Ho tigarez, itron, » eme Alanig, ken seven ha ma ouie komz, « daoust ha n'oc'h ket Helen, ar varc'hadourez avaloù-douar fritet ? »

Ar vaouez a savas he fenn evit mat.

— « Marc'hadourez avaloù-douar fritet ! » emezi. « Me a zo sorserez Endor. Me eo a c'halvas spes (2) Samuel dirak Saul. Roueed, priñsed, beleion-veur a zeu eus pennoù pellañ ar bed d'am gwelout ha da gaout kuzul diganin. Lenn a ran en amzer da zont koulz hag en amzer dremenet. Hag e c'houlennit... »

Hag e skopas en he fornigell.

— « Itron, » eme Loeiz, « pardonit ar paotrig-

(1) fornigell : forn vihan.

(2) spes : stumm un den oc'h en em ziskouez goude e varv.

mañ ha n' en doa ket c'hoant d' ho tisprizañ, me 'zo sur. Ma ve ho madelezh... »

— « Petra glaskit ? Kalz a c'hellan ober evidoc'h. Petra a fell deoc'h gwelout ? Bez' e c'hellan diskouez deoc'h Faraoned an Ejipt koulz ha roueed Babilon, Ramses koulz ha Nabuc'hodonosor. Bez' e c'hellan diskouez deoc'h, mar karit gwell, Aleksandr pe Hannibal, pe c'hoazh Kezar o vont d' ober brezel d' ar C'halianed, hag o kemer Alesia. Pe tadoù-kozh ar Vretoned o tont da Vreizh-Vihan eus Breizh-Veur. Pe roue bras ar Vretoned, Nevenoe, o trec'hiñ ar Franked e-kichen Redon. Pe Janed Flamm dirak An Henbont o lakaat an tan e kamp ar C'hallaoued. Pe an Dugez Anna, rannet diouzh he fried Maksimilian, ret dezhi dimeziñ gant roue Bro-C'hall, hag o ouelañ. Pe Kristof Kolom o tizoleiñ an douaroù nevez... »

— « Daoust ha ne c'hellfec'h ket, itron, » eme Loeiz, « kas ac'hanomp d' ar gêr ? »

D' ar poent-se e tigoras un nor a oa er penn all d' an toull, hag un den kozh, gwisket kempenn, gant ur barv gwenn evel barv ur c'havr, a zeuas e-barzh, o serriñ an nor gant evezh war e lerc'h. En un dorn e touge ur valizenn, a lakaas war an douar ; en dorn all e touge un disglavier (1), a lakaas ouzh un tach sanket er voger. Tennañ a reas e dog, a lakaas ouzh un tach all e-kichen ; hag e vantell, a lakaas ouzh un trivet tach.

Ar vugale, a oa aet da azezañ war ur bank e-pad ma komze ar sorserez, a savas.

— « Chomit azezet, » emezi, « n' eo nemet va gwaz. Ne gont ket. N' emañ ket e anv er Vibl. »

An denig kozh, a-dreñv he c'hein, a skoas e

(1) disglavier : benveg a zigorer pa ra glav.

dal div pe deir gwech gant e viz, en ur sellout ouzh ar vugale, hag a zeuas neuze betek enno.

— « Arabat deoc'h, » emezañ a vouezh izel, « teurel evezh ouzh va gwreg. N'eo ket ur vaouez fall, met abaoe ma kred dezhi ez eo sorserez Endor, ez eo direnket he spered. Kerendor eo va anv, setu. Ma ! ne dalv ket klask eeunañ pezh a zo bet krommet gant Doue. »

Hag an denig a azezas war ur gador pell diouzh ar fornigell.

— « Bremaik, » emezañ, « e roin deoc'h da zebriñ. Dont a ran diwezhat d'ar gêr, hag evel kustum ne gavan netra prest en ti. Tremenet em eus an devezh e Jeric'ho, o vezañ ma oa deiz-marc'had. Me, paotred yaouank, a rank mont da brenañ an traoù, ober ar gegin hag ober labour an ti, e-pad ma chom va gwreg da huñvreal. Boued a zo deuet ganin er valizenn-mañ. Chom a reomp un tammig pell diouzh kêr. N'eo ket un ti brav, evel ma welit, netra a vat ennañ, nemet n'eus ket a c'houel-Mikael hag ez eo dizañjer en amzerioù-mañ ma komzer kement eus bombezadegoù kirri-nij. »

E oa Alanig, a gave ken plijus an denig kozh ha m'en doa kavet displijus e wreg, o vont da gontañ dezhañ e oa bet bombezet an arc'h, met an denig a oa savet, en doa digoret e valizenn, hag a oa o lakaat war an daol formaj ha bara.

— « Ne dalv ket ar boan ober tan evit henozh, » emezañ, « met bez' ez eus boued yen da zebriñ. »

— « Bez' ez eus tan er fornigell, » eme Alanig.

— « Grik ! » eme an den kozh, o lakaat e viz war e vuzell, met re ziwezhat. An itron he doa klevet.

— « Fornigell ! » emezi, « Ti-Meur an Teñ-

zorioù ! Gallout a rafen lakaat da sevel dioutañ holl frouezh Liorzh Eden, holl laezh ha mel Douar Kanaan. »

— « Trugarez, » eme Gerendor. « A-walc'h a vo gant ar formaj hag ar bara am eus prenet er marc'had. »

Ar vugale a oa digor o c'halon. Debriñ a rejont eta ar bara hag ar formaj ; da evañ e oa piketez tennet eus ur varrikennig a oa dindan an daol.

— « Ne garan ket, » eme Gerendor, « lakaat va fri en traoù na sellont ket ouzhin. Met goulenn a garfen diganeoc'h eus pelec'h e teuit ha da belec'h emaoc'h o vont. »

Loeiz hag Alanig a zisplegas dezhañ neuze, berr-ha-berr, ar pezh a oa c'hoarvezet ganto.

— « Gwelout a ran, » eme Gerendor ; « gwellañ hoc'h eus d'ober bremañ eo mont d' ar gêr. »

— « Ya, » eme Loeiz. Alanig ne lavaras netra.

— « Da betra, » eme Gerendor, « e talv d' an den ar boan a gemer dindan an heol ? An dud a zeu, an dud a ya, hag an Douar a dro atav. »

— « Gwir eo, » eme Loeiz.

— « Bez' ez eus bet brezel a-viskoazh, » eme Gerendor, « ha brezel a vo da viken. Klevit ar pezh a lavarer e Jeric'ho : un arme vras a zo o tont da glask pakañ Herodez hag e archerion, evit talvezout dezho marv an Inosanted. »

— « Emañ Herodez e Jeric'ho ? » a c'houlennas Alanig.

— « Ne ouzon ket, » eme Gerendor ; « kerkent hag em eus klevet ar c'heloù-se em eus tapet va valizenn ha va disglavier evit distreiñ d' ar gêr. Ne garan ket ar brezel. Ur c'hi bev, a lavaran, a zo gwelloc'h evit ul leon marv. »

— « Brezel a-walc'h hoc'h eus er gêr gant ho kwreg, » eme Loeiz a vouezh izel.

— « N'em eus ket, » eme Gerendor ; « Iezel a ran anezhi d'ober he fenn. »

E wreg, stouet war he fornigell, ne selaoue ket.

— « N'on ket pinvidik, » eme Gerendor, « ha n'on ket paour. N'on ket laouen, ha n'on ket glac'haret. Kemer a ran an dud evel m'emaint, gant o ferzhioù mat ha fall, hep klask pelloc'h. Ar vuhez a zo bet roet din. Ar vuhez a vo tennet diganin. Lezomp pep tra da zont d'e boent. Grit eveldon, ha n'ho pezo ket a geuz. »

— « Ya, » eme Loeiz, a felle dezhañ bezañ seven ; e gwirionez, ne ouie ket petra respont.

— « A ! Vanitas ! pep tra n'eo nemet moged ! » eme Gerendor, o tanañ e gorn-butun.

Komz a reas c'hoazh, muioc'h outañ e-unan eget ouzh ar vugale. Lavaret e vije bet en doa disoñjet e oant aze. Alanig a oa skuizh o selaou. En em lakaat a reas da sellout ouzh ar moged a save diwar ar fornigell. Treiñ a rae dindan ar volz graet gant mogerioù an toull. Hag a dra sur, iskis oa ar moged-se. Ober a rae war ar volz tresoù, skeudennoù tud ha loened. Gwreg Kerendor a gane bremañ, izel-izel. Ne gomprened ket ar c'homzoù. Met ar ganaouenn-se a oa iskis-iskis, un tammig evel kantikoù, un tammig evel muzik ar c'hezeg-koad, — ar « c'hezeg-mezevell », e-giz ma lavare Mai-Von, — da zeiz ar foar. Ken na sante Alanig e benn o treiñ, o treiñ ; ken na oa ret dezhañ tostaat ouzh ar fornigell, pazenn-ha-pazenn, evel ul logodenn a zo ret dezhi tostaat ouzh genou un naer.

Ar vaouez a welas anezhañ.

— « A ! bugelig ! bugelig ! » emezi, « lavar din bremañ petra a fell dit gwelout. »

— « Fellout a ra din, » eme Alanig, evel en un huñvre, « fellout a ra din gwelout an tri roue. »

Tri benn a savas kerkent a-greiz ar moged : pennoù Melc'hior, Baltazar ha Jaspar.

— « Goulenn un dra bennak, » eme ar sorserez.

— « Petra, » eme Alanig, « a dleomp-ni ober ? »

— « Jeric'ho ! » eme penn Melc'hior.

— « Jeric'ho ! » eme penn Baltazar.

— « Jeric'ho ! » eme penn Jaspar.

Hag e teuzas an tri benn.

Ar vaouez kozh a oa o wiskañ he mantell.

— « Mont a ran, » emezi d' he fried, « da welout Judizh. »

— « D' an eur-mañ ? » eme Gerendor, o tennañ ur montr bras eus godellig e jiletenn ; « hanternoz nemet ugent ! »

— « Da hanternoz, » emezi, « e rankan bezañ e ti Judizh. »

— « Judizh, » eme Gerendor e pleg skouarn ar vugale, « a zo he mignonez, un diskiantez all a zo o chom e-kichen. Ma ! furnezh ha follentez a zo koulz a-benn ar fin ! »

— « Dont a rit ganin ? » eme gwreg Kerendor d' ar vugale ; « traoù kaer a zo da welout e ti Judizh : mirout a ra penn Holofernez er gwinegr. »

— « An traoù-se, » eme Gerendor, « n' int ket traoù da ziskouez da vugale. Me 'zo sur eo gwell ganto mont da gousket. »

— « Evel ma karont, » eme ar vaouez kozh o vont kuit. Ur c'hazh du ha na oa ket bet gwelet a-raok, a lammas war he skoaz.

Ar vugale a yeas goude se d' en em astenn war ur bern plouz dindan ar volz, evel pa vije lavaret solier an ti. A-raok serriñ o daoulagad en em guzuilhjont etrezo.

Antronoz vintin, hag i o leinañ diwar dour Evian ha bara sec'h, Kerendor, e lunedoù war e fri, a

droe pajennoù ul levrig roll-eurioù a oa gantañ en e zorn.

— « Gwelomp, » emezañ, « da 14 eur 35 ez eus ur c'harr-nij a ya kuit eus Tel-Aviv ; ma c'hellit tapout otokarr Jeruzalem... Arc'hant a zo ganeoc'h ? »

Pa savas e benn ne oa mui a vugale.

Tec'het e oant didrouz, hep trugarez na kenavo, dre zor an toull, a zigore war ar maezioù.

PENNAD 9

# Mogerioù Jeric'ho

War un tamm planken stag ouzh ur peul e-kichen an hent e oa merket : Jeric'ho 25 km..

Loeiz hag Alanig a gerzhe a-hed an hent. O c'hezeg ne oant mui ganto, siwazh. Tomm-spontus e oa an heol, ha ne oa gwezenn ebet. Ne oa ket ur puñs zoken. Sec'hed o doa.

Treid Alanig a oa pounner, hag e votoù, bet uzet en noz all, a seblante kaout c'hoant da vont dioutañ. Loeiz a oa tost ken skuizh. Ma rankjont azezañ war ur bern mein, o tic'hwezañ o zal, o gouzoug hag o bruched. Na brav e vije bet bezañ er mor o neuiñ adarre !

Setu ma weljont a-bell, — edont war un uhelenn hag un dachennad vras a zouaroù losket gant an heol en em astenne dirazo, — evel un naer o tont. Un naer ne oa ket. Bez' e oa ul linennad hir a dankoù hag a girri-dre-dan.

— « An arme, » eme Loeiz, « an arme a zo o vont da gemer Jeric'ho ! »

Gortoz a rejont. Dizale, ur paotr war ur marc'h-

tan a dremenas hep sellout outo zoken. Neuze un all. Hag un all. Hag un all. Neuze e teuas ar c'hirri, leun a soudarded.

— « Met, Loeiz, » eme Alanig, « da soudarded eo ar re-mañ ! »

Gwir e oa. Soudarded plom Loeiz e oant, darn anezho da vihanañ, rak biskoazh n'en doa bet Loeiz kement a soudarded. Evel loened arc'h Noe, e oant deuet bev ha bras.

Hag an daou baotr, disoñjet ganto o skuizhder hag o sec'hed, da sevel en ur hejañ o mouchoueroù ha da c'harmiñ a-bouez-penn :

— « Kemerit ac'hanomp ! Kemerit ac'hanomp ! »

Ar soudarded ne selaouent ket. Karr war-lerc'h karr, ha tank war-lerc'h tank a dremene, ar boultrenn o nijal a-zindano. Marteze e kredent ne oa nemet daou baotr eus ar vro ouzh o saludiñ.

Tremen a rejont holl. Loeiz hag Alanig a azezas war o bern mein adarre, rannet o c'halon.

Met setu ur c'harr all o tont, unan a yae goustad. Sur a-walc'h unan a oa bet torret hag en doa ranket chom a-dreñv.

Hag ar vugale da hejañ o mouchoueroù ur wech c'hoazh. En dro-mañ, paotred ar c'harr a astennas o divrec'h. Ha Loeiz hag Alanig da lammat e-barzh.

Bez' e oant gant gwarded roue Bro-Saoz, ar re a oa bet renket war daol Alanig en deiz all. Holl e oant azezet war bankoù koad en daou du d'ar c'harr, ret dezho plegañ o fennoù dindan al lien a dalveze da doenn. Hini anezho ne glaskas sevel da reiñ lec'h d'an daou baotr, — penaos o dije graet ? — hag e rankas ar re-mañ kluchañ war gerdin a oa aze. Dre ma 'z ae ar c'harr gant

an hent meinek ha diblaen, e oant stroñset, ur skrij. Poan en doa Alanig en e holl izili.

Ar c'harr a chomas a-sav en diwezh. Edont en ur vourc'h. An daou baotr a voe kaset da skol ar vourc'h, a dalveze da vurev d' ar rejimant. Eno e voe graet goulennoù outo gant ur serjant ; neuze an hevelep goulennoù gant ul letanant ; neuze an hevelep goulennoù gant ur c'habiten. Hemañ a lavaras :

— « Ret e vo kas anezho dirak ar c'horonal. »

Ar c'horonal, avat, en doa labour pouezusoc'h da ober eget gwelout an daou baotr. Lakaet e voent en ur sal vihan da c'hortoz, — prennet an nor warno, mar plij, evel pa vijent bet torfedourion.

Un eur, div eur, teir eur a dremenas.

— « Met, » a lavare Alanig, « ar re-se a zo da soudarded-te. Te a zo o mestr, n' eo ket 'ta ? zoken mestr ar c'horonal. Lavar dezho piv out. »

— « A, ya, » a responte Loeiz, « ha bezañ goapaet ganto war ar marc'had ! Bremañ int bras, ha me a zo bihan. »

— « N' out ket ken bihan-se... »

An nor a voe dialc'houeziet, hag ur gward, tost div wech uheloc'h eget Loeiz, a reas sin dezho da vale dirazañ. Kaset e voent, hep ur ger, dirak ar c'horonal.

Hemañ a oa azezet a-dreñv un daol vras, karget a baperioù. Kartennoù a oa displeget dirazañ. Edo, hervez doare, o studiañ ar c'hartennoù. Ne fiñvas tamm. Hag an daou baotr da chom sonn en o sav, ha da c'hortoz.

A-benn ur c'hardeur marteze, ar c'horonal, hep sevel e benn, a lavaras :

— « C'heu... c'heu... »

A-benn ur c'hardeur all e teuas ur serjant-sekretour da zegas dezhañ paperioù. Neuze, ar

c'horonal, o teurel ur sell ouzh ar vugale, a lavaras d' ar sekretour :

— « Petra fell d' an daou-mañ ? »

— « Me a gav din e fell da unan anezho mont da soudard er rejimant. »

— « Pehini ? » eme ar c'horonal.

— « An hini brasañ, » eme ar sekretour.

— « Tostait, » eme ar c'horonal da Loeiz ; hag o sellout outañ eus e dreid betek e benn, e c'houlennas :

— « Hoc'h anv ! »

— « Loeiz Kerspern. »

— « Lavarit din : va c'horonal. »

Ar sekretour a skrive.

— « Hoc'h oad ! »

— « Seitek vloaz, va c'horonal. » (Pebezh gaou !)

— « Bet oc'h soudard c'hoazh ? »

— « N'on ket bet, va c'horonal. »

— « Gouzout a rit lenn, skrivañ, niveriñ ? »

— « Ya, va c'horonal. »

— « N' oc'h ket bras a-walc'h evit hor rejimant. »

Loeiz a reutae e zivhar hag a save e vruched hag e benn muiañ ma c'helle.

— « Me 'gred on bras a-walc'h, va c'horonal. »

— « Ra vo muzuliet, » eme ar c'horonal d' ar sekretour. Hemañ a seblante bezañ paotr mat. Tostaat a reas ouzh Loeiz.

— « Un tammig eo brasoc'h evidon, va c'horonal, » emezañ. (Ne oa ket ken gwir-se.)

— « Mat. Betek pegoulz oc'h bet er skol ? »

— « Betek bremañ, va c'horonal. »

— « Gouzout a rit yezhoù estren ? »

— « Galleg a gomzan, va c'horonal. Hag un tammig spagnoleg, hag un tammig latin. »

— « A ! latin ! se a zo talvoudus-bras. »
— « Gouzout a rit neuiñ ? »
— « Ya, va c'horonal. »
— « Mont a rit war varc'h ? »
— « Ya, va c'horonal. »

Ar c'horonal a seblante bezañ plijet bremañ.

— « Petra ouzoc'h ober c'hoazh ? »

— « Radio, va c'horonal. » (Sellet en doa awechoù ouzh tontoñ Joz oc'h aozañ ar radio er gêr, ha dalc'het e vinvioù dezhañ.)

— « A, mat ! Gwelomp : latin... neuiñ... marc'h... radio. Ezhomm hon eus eus paotred eveldoc'h. Serjant, » emezañ d' ar sekretour, « ra vo gwisket ar paotr-mañ diouzhtu ha lakaet er gegin. »

Ar sekretour a gasas Loeiz d' ar gambr ma veze miret an dilhad. Bez' e oa bernioù ha bernioù anezho, en o mesk porpantoù ruz, bonedoù uhel kroc'hen-arz, gourizoù gwenn. Roet e voe da Loeiz ur porpant hag ur bragoù lien.

Ha d' ar gegin. Alanig, en doa klasket an holl amzer en em ober ken bihan ha ma klaske Loeiz bezañ bras, a yeas gantañ, hep lavarout ger.

Ar gegin a oa un doenn harpet ouzh moger un ti-feurm. Digor oa d' ar pevar avel, — d' an tri avel kentoc'h, peogwir e vije bet harzet unan eus an avelioù gant an ti, ma vije bet avel.

Daou soudard war gorf o roched a oa o tiskenn ur gibellad dour e-barzh ur c'harrig, ur fornigell war div rod gant ur siminal. Ar sekretour a lavaras un dra bennak dezho hag a yeas kuit.

An daou soudard, Tom ha Wilf, kentañ tra a rejont a voe reiñ da Loeiz ha da Alanig pep a vanne te kreñv-kreñv gant kalz laezh ha kalz sukr e-barzh, ha pep a sigaretenn « Woodbine ». Hag Alanig, fouge ennañ, da sachañ war e sigaretenn

evel pa n' en dije graet nemet an dra-se a-hed e vuhez, azezet war ar walenn houarn a dalveze da stagañ ar c'harrig ouzh ar c'harr-dre-dan war an hent.

Loeiz, a dra sur, ne oa ket ennañ kement a fouge : mestr ar rejimant kaset da labourat er gegin ! Met, paotr kalonek ma oa, en em lakaas da zigeriñ boestoù boued-mir, evel ma voe gourc'hemennet dezhañ ober gant Wilf, ar c'horporal.

Ruzh, plac'h an ti-feurm, a zeuas neuze da welout pennoù ar re nevez degouezhet, ha da bediñ anezho holl da zont da evañ kafe ha da zebriñ gwestell diouzh an noz gant ar perc'henn hag e diegezh.

Pebezh nozvezh sioul, en-dro d' an daol grenn e sal an ti-feurm, al lamp-eoul ouzh al lein, gant perc'henn an ti-feurm, e wreg, e zaou vevel hag e ziv vatezh. Ha Tom gant e istorioù o lakaat an holl da c'hoarzhin. Ha lavaret e vije bet e oa brezel, e c'helljent bezañ lazhet en un taol, an ti diskaret, hag o c'horfoù yen astennet e-mesk al ludu ?

Ar perc'henn a gontas dezho e oa bet soudard eñ ivez ; e feiz, archer gant Herodez. Hag e tiskouezas dezho e skeudenn en archer. Met ne gare ket ar vicher. Gant arc'hant e wreg en doa prenet un tamm douar. Abaoe e vrasañ plijadur oa ober war-dro an dubeed (1). Diskouez a reas ivez ar prizioù en doa gounezet gant al laboused-se, a weled dre-holl o vale war an toennoù hag o nijal en-dro d' an ti.

Loeiz hag Alanig a voe kaset da gousket en ur gambr e-kichen ar c'hraou, hag a oa leun a c'hwez al loened. Enni e oa un armel vras a c'hiz kozh.

(1) dube : labous doñv a vez graet gantañ da gas lizheroù.

O tigeriñ an armel-se, petra a weljont e-barzh nemet an dilhad archer. Loeiz, evit farsal, a lakaas an tog war e benn. Ha neuze...

— « Alanig, klev 'ta, » emezañ.

— « Ya ? »

— « Me ne chomin ket da goll amzer o tigeriñ boestoù boued-mir d' am soudarded. Emaon o vont da Jeric'ho. »

— « Met, Loeiz, te a zo bremañ gward roue Bro-Saoz : diouzhtu e vijes paket. »

— « Ha te 'gav dit, » eme Loeiz, « ez on sot a-walc'h da vont gwisket e soudard ? Mont a rin gwisket en archer. »

Ha Loeiz da wiskañ an dilhad archer hep koll ur vunutenn. Touet e vije bet e oant graet evitañ.

— « Mont a rin da Jeric'ho, » eme Loeiz, « da welout piv a zo e kêr, pet archer ha pet soudard a zo gant Herodez, ha daoust hag Herodez e-unan a zo eno. »

— « Mont a ran ivez, » eme Alanig ; « ur paotr bihan eveldon, piv a daolo evezh outañ ? Met ur wech bet e Jeric'ho e vo ret dimp distreiñ da reiñ keloù. »

— « N' eus ket ezhomm, » eme Loeiz, a oa ur froudad menozioù nevez o tarzhañ en e spered (gwin tomm o doa evet en nozvezh-se ouzhpenn ar c'hafe). « Kas a raimp un dube-kas-lizheroù ganimp. »

Ha kerkent graet. En em silañ a rejont er-maez eus ar gambr hag eus an ti. Un dube a voe laeret, lakaet en ur baner a voe kavet er porzh. Ar chas, a oa kustum bremañ da glevout tud o vont-dont, ne rejont trouz ebet. Ha dre ar parkeier, da virout bezañ gwelet gant ar soudarded karget da ziwall, ez ejont betek an hent bras.

An heol a oa o sevel pa weljont a-bell kaerañ

tra o doa gwelet en o buhez : it da glask holl gastelloù Breizh, hini Klison, hini Naoned, hini Joselin, hini Brest, hini Kergroadez, hini Keryann, hini Foujera, hini Gwitre ha re all, it da zastum kement tour brudet ha divrud a c'hellit kavout etre Sant-Servan ha Pont-'n-Abad, degasit ouzhpenn Sant-Malo ha Konk-Kernev hag An Henbont ha Gwenrann, lakait kement-se kichen-ha-kichen ha bern-war-vern ; ha ne vo c'hoazh netra e skoaz Jeric'ho.

Ha gwenn, gwenn-kann, tost ken lugernus hag arc'hant. An daou baotr a rankas chom ur pennad hir da sellout, ken na lavaras Loeiz :

— « N' eo ket c'hoazh an dra-se. Ret eo dimp mont e-barzh. »

— « Penaos ober ? » eme Alanig ; « sur a-walc'h e vo goulennet hor paperioù diganimp. »

— « Deomp atav, » eme Loeiz.

Betek neuze en doa douget ar baner war e skoaz. He reiñ a reas da Alanig, o lavarout :

— « Te a zo ur paotr diwar ar maez deuet da gas un dube d'az moereb, a zo o chom e Jeric'ho. »

— « Ha ma c'houlenner diganin reiñ anv va moereb ? »

— « O, lavar Sara, Rachel, Suzanna, pezh a garez. N' eo ket eus ar re-se a vank e Jeric'ho, me 'bari. »

Daoust ma oa c'hoazh abred, e oa tud war an hent, o vont ivez da Jeric'ho, da werzhañ yer, vioù ha legumaj, paneroù ivez ganto, darn war azened ha darn war droad. Ne oa kaoz etrezo nemet eus ar brezel, hag eus an armeoù a zeue eus ar c'hreisteiz koulz hag eus an hanternoz.

— « Me a gred din, » eme unan, « ez eo echu gant Herodez en taol-mañ. »

— « N' eo ket, » eme unan all, « keit ha ma talc'ho Jeric'ho. »

— « Ha penaos e c'hellfe ur gêr derc'hel, gant ar c'hanolioù, an tankoù hag ar c'hirri-nij a zo bremañ ? »

— « Lezit anezho da zont gant o c'hanolioù, o zankoù hag o c'hirri-nij. N' eo ket c'hoazh gant ar re-se e vo distrujet ar mogerioù. Mar deo gwir pezh a gonter a-viskoazh, n' eus nemet un tu d' o distrujañ, ha den ebet ne oar mui petra eo, nemet un den kozh ha fur, unan eus kuzulierion Herodez. Ha n' eo ket hennezh, a c'hellit krediñ, a yelo da lavarout d' an enebourion, na dimp-ni kennebeut. »

Alanig ivez a ouie ne oa nemet un tu da *ziskar* mogerioù Jeric'ho. An dra-se a oa merket en e levr Istor Santel. Mat ! iskis eo penaos ez a an traoù hon eus desket er-maez eus hor spered. Kaer en doa soñjal, ne ouie mui petra eo. Ankounac'haet krenn oa bet gantañ.

Evel ma krede Alanig, ret e oa diskouez paperioù da vont e Jeric'ho.

Ul lostad hir a dud a oa dija dirak an nor, hag e tennent holl tammoù paper pe gartoñs, hemañ eus e c'hodell, hennezh eus e baner, ur vaouez eus he loer zoken. Archerion a selle ouzh ar paperioù, hag a leze an dud da dremen pe a lavare dezho gortoz.

— « Te 'zo o vont da welout un dra bennak, » eme Loeiz da Alanig.

Hag oc'h en em lakaat war ribl an hent, e c'houlennas gant un den :

— « Ho paperioù ! »

Diouzhtu an den a ziskouezas dezhañ ur gartenn.

— « Tremenit, » eme Loeiz. « Ho paperioù ! » a c'houlennas digant un all.

— « Aotrou archer, » eme hemañ, « paperioù am boa, nemet dec'h da noz int bet debret gant va merc'hig vihan en ur c'hoari. »

— « Ket a baperioù ! » eme Loeiz gant ur vouezh spontus, « hag e fell deoc'h mont da Jericho ! en amzer-mañ a vrezel ! Piv a lavar din n'oc'h ket unan eus soudarded an enebour, o klask ober droug d'hor roue Herodez ? Un hanter-dro, hag it gant ho hent, ha buan ! »

— « Me 'zo un den onest, aotrou archer, me 'zo un den onest... »

Un taol troad en e benn a-dreñv, hag an den a rankas pellaat.

— « Ha c'hwi, » eme Loeiz da Alanig gant ur vouezh ken spontus, « ho paperioù ! »

Alanig a ziskouezas dezhañ ur gartenn Nedeleg a oa chomet en e c'hodell.

— « Tremenit ! » eme Loeiz.

Kement a dud a oa m'en em vountent evit tremen dre an nor, a oa strizh.

— « Un tammig urzh dre aze ! » eme Loeiz, o vont etrezek an nor, « ha lezit ar paotrig-mañ da vont da gentañ ; ken bihan ha ma 'z eo, bremaik e vo flastret ganeoc'h ! »

Hag an dud d'en em renkañ, ha da lezel Alanig gant e baner da dremen. Loeiz a dremenas ivez.

En devezh-se e rejont tro ar gêr vras. Evel er c'hêrioù bras, e c'hellent bale hep na vije taolet evezh outo : ne oa nemet ur paotrig gant un archer, e eontr pe e dad. N'o doa ket ur gwenneg etrezo. Met debriñ a rejont frouezh forzh pegement. A-hed ar ruioù e oa stalioù leun a frouezh ; e pep stal, war zigarez kaout c'hoant da brenañ,

e kemerent ur frouezhenn pe ziv ; neuze e lavarent « n' int ket bras a-walc'h », pe « n' int ket darev a-walc'h », pe « re drenk int », pe « re vlot int », pe « re galet int », pe « re ger int », pe « re varc'had-mat int » ; ha mont dirak ur stal pelloc'h d' ober kemend-all.

Pa gouezhas an noz en em gavjont dirak palez ar roue Herodez.

Ur bagad archerion a oa e-kichen dor ar palez, en o fenn, piv eta nemet an adjudant, an hini a oa bet un nebeut devezhioù a-raok en ostaleri « An Ael Mat », an hini en doa redet war o lerc'h.

— « Kae kuit bremañ, » eme Loeiz da Alanig ; « me a chomo amañ hag a gavo ac'hanout diwezhatoc'h. Arabat mont pell. »

Ha Loeiz da vont e-mesk an archerion.

An adjudant a seblante bezañ nec'het.

— « Gouel bras a zo er palez henozh, » emezañ, « ha ret eo din lakaat archerion e pep korn da ziwall ; ken buan all, en amzer-mañ, e teufe un enebour d' en em silañ en ti bras-se. »

Hag eñ da gas an archerion, an eil goude egile, unan da ziwall un nor vras, unan da ziwall un nor vihan, unan er sal-mañ, unan er sal-hont, unan e traoñ ur skalier, unan er c'hav, unan war an doenn.

— « C'hwi, » emezañ da Loeiz, hep sellout outañ zoken, « a yelo el liorzh, hag a guzho a-dreñv ur wezenn pe ur bod bennak ; hag arabat na lammfe den dreist ar voger ! »

Loeiz a reas evel ma oa bet gourc'hemennet dezhañ.

Kuzhet e oa bet pell amzer a-dreñv ur wezenn, hag ar gouel o vont en-dro er palez, — gouzout a rae tud Herodez ne vije ket kemeret buan Jeric'ho, hag e-giz-se e c'hellent kemer o flijadur hep aon ebet. Ma teuje kirri-nij, mat, ne oa nemet dis-

kenn er c'hav, a oa don-don, ha derc'hel da zebriñ, da evañ ha da zañsal.

Tremenet oa hanternoz pa welas o tont el liorzh un den kozh gant ur vandennad tud yaouank, paotred ha merc'hed ; laouen e oant holl, ha trouz a raent, ha kanañ ha c'hoarzhin. An den kozh a oa ur banne bihan dindan e fri ; ne zalc'he ket start-start war e dreid ; war e benn e oa un tog paper, en e zorn ur bannielig hag a heje.

— « Aotrou kuzulier, aotrou kuzulier, » a lavare an dud yaouank, « lavarit 'ta penaos e c'heller kemer Jeric'ho. »

— « Ne rin ket, ne rin ket, » eme an den kozh. « N' hoc'h eus ket ezhomm da c'houzout ; ne lavarin da zen ebet, na zoken d' ar roue. »

— « Aotrou kuzulier, » emezo, « lavarit 'ta. Ne daio ket pelloc'h. Ni n'omp ket ar re a yafe da gaozeal na da werzhañ hor c'hêr hag hor bro. Lavarit 'ta. »

— « Ne rin ket, ne rin ket, na ne rin ; pebezh torr-penn ! »

— « Me 'vo fachet ganeoc'h, » eme ur plac'h yaouank, « ma ne lavarit ket. »

— « N' em eus ket a c'hoant d'ho fachañ, » eme ar c'huzulier, « met ne c'hellan ket ; nann, ne c'hellan ket. »

— « Lavarit da vihanañ, » eme ur paotr yaouank, « pe zoare benveg a ranker kaout da ziskar ar mogerioù. Ur c'hanol eo ? »

— « Un tank-nij ? » eme re all. Ha neuze, a bep seurt sotonioù :

— « Ur marc'h koad ? »

— « Ul lestr dindan-vor ? »

— « Ur penn-bazh ? »

— « Pe ur biniou ? » eme unan.

— « A ! a ! » eme ar c'huzulier.

— « Ur biniou ! ur biniou ! » a huchas an holl, « da gemer Jeric'ho e ranker seniñ ar biniou ! »

— « Tamm ebet, » eme ar c'huzulier o c'hoarzhin. « Ne lavaran netra ; met sellit ! »

Hag o lakaat e viz-meud en e c'henou e reas : « Taratata ! »

Loeiz ne glevas na ne welas hiroc'h, rak a-benn neuze edont re bell dioutañ. En ul lamm e voe dreist moger al liorzh. Ober a reas an dro. E-kichen dor ar palez e kavas Alanig, a oa en em roet da gousket, e benn war e baner.

Dihunet Alanig, e voe kontet dezhañ gant Loeiz ar pezh a oa c'hoarvezet.

— « O ! » eme Alanig, « evel just, pep tra a zo sklaer ! Soñj am eus bremañ : da ziskar ar mogerioù e ranker seniñ an drompilh. »

Ha Loeiz da skrivañ gant e greion war ur follenn eus e garnedig-godell :

— « Va c'horonal,

« Evit dont a-benn eus kêr Jeric'ho e ranker tostaat ouzh ar mogerioù kement ha ma c'heller en ur seniñ an drompilh. Se am eus klevet gant kuzulier Herodez. »

L. K.

Ha kerkent roget ar follenn diouzh ar c'harnedig, staget dindan kof an dube, hag hemañ lezet da gemer e nij. Treiñ a reas ur wech pe ziv endro d'ar palez, ha kuit.

Loeiz hag Alanig a gouskas e korn ur blasenn. Alanig an hini eo a zigoras e zaoulagad da gentañ. Ne garas ket dihuniñ Loeiz, a dlee bezañ skuizh-marv. Mont a reas d'ober ur valeadenn war ar mogerioù.

Eno e klevas ur c'heloù : muioc'h a enebourion

a oa degouezhet dirak Jeric'ho e-pad an noz, ha difenn a oa bet graet da vont er-maez eus kêr koulz ha da zont e-barzh.

Met petra ? A-bell e kleved un trouz. Ne oa ket da faziañ : bez' e oa son an drompilh. Ar mogerioù en em lakaas da grenañ un tammig bihan. Ha neuze, dre ma teue kreñvoc'h ar son, — n' eo ket un drompilh hepken, met kant da vihanañ a sone, — da grenañ muioc'h, da hejañ. Gwelout a reas un tour bras o stouiñ, ur faout o tigeriñ en ur voger, ur voger all o plegañ evel un tamm paper. Mein a gouezhe tro-war-dro dezhañ evel grizilh. Alanig paour a glaskas redek etrezek an tiez a oa e-kichen ar voger, a glaskas lammat. Ar vein a ruilhe dindan e dreid ; a skoe ouzh e vrec'h, ouzh e skoaz...

Ur prenestr en unan eus an tiez a zigoras, hag e welas ur vaouez o lakaat he fenn er-maez : an dimezell Deziree.

He fri hir-hir en em astennas, en em astennas ken pell ma c'hellas Alanig tapout krog ennañ, evel ma tap ur marmouz krog e brank ur wezenn. Ar paotrig en em lezas da risklañ. Risklañ a reas hep droug ebet betek geot ar maezioù en tu all d' ar voger. Neuze e voe ken bras an trouz ne glevas mui netra, evel pa vije bet toullet e ziskouarn.

Pa sellas ouzh kêr, ne oa mui a vogerioù. Kirrinij, leun an oabl anezho, a daole bombezennoù war an tiez. Moged ha poultrenn a save a bep tu.

Saveteet e oa bet ; saveteet gant an dimezell Deziree, na dlee ket bezañ ken fall-se goude holl ; mil bennozh Doue d' ar Rahab giz nevez-se !

PENNAD 10

# An daouzek profed bihan

Pa sklaeraas e venozioù, Alanig a soñjas e Loeiz diouzhtu.

Tud, a oa deuet a-benn d' en em saveteiñ, a dec'he a bep tu ; darn yac'h, darn gwall c'houliet ; darn hanter wisket, darn en o dilhad-noz, — a-boan ma oa c'hwec'h eur eus ar mintin ; darn all, er c'hontrol, o holl zilhad, dilhad-hañv ha dilhad-goañv, war o zro, ha pakadoù ouzhpenn war o c'hein ; un den zoken, — penaos en doa graet ? — gant un azen hag ur c'harr, hag arrebeuri war ar c'harr.

Alanig a selle ouzh an holl, hag a c'houlenne hag-eñ ne oa ket bet gwelet un archer yaouank.

— « Un archer ! » a lavaras ur gwaz ; « ne ran forzh eus an archerion ! En abeg d' an amprevaned-se eo omp bet bombezet. Ar re-se eo a dle paeañ evit bezañ lazhet an Inosanted, ha n' eo ket an dud paour eveldomp. Spi am eus e vo bet flastret an holl archerion. »

Ha gwir, ne oa ket un archer e-mesk an dec'hidi.

Alanig, kluchet war ar geot, a c'hortozas tost an holl zevezh. N' en doa aon na sec'hed. Ne sante ket tommder an heol. Diwezhat en endervezh, ur vaouez a lavaras dezhañ he doa gwelet un archer yaouank.

— « Pelec'h ? » eme Alanig.

— « Dre aze, » eme ar vaouez, o tiskouez gant he biz.

Alanig a gerzhas neuze, a redas kentoc'h, etrezek ar poent he doa diskouezet. Pell-pell e wele toennoù ur vourc'hig.

— « Marteze, » a soñjas, « emañ Loeiz er vourc'hig-hont. »

Hag e redas betek eno.

Er vourc'h-se, avat, kaer en doe goulenn, ne oa bet gwelet archer ebet. Alanig a azezas war ur bank maen, a guzhas e zremm gant e zaouarn, hag a ouelas dourek.

Pa n' en doe mui a zaeroù, e tennas e zaouarn a-zirak e zremm, hag e welas paotredigoù renket en ur c'helc'h tro-dro d' ar bank. Edont o sellout outañ, hep fiñval hag hep rannañ ger. Ma vije bet un deiz all, Alanig en dije lavaret dezho mont kuit, hag en em gannet ganto diouzh ret. Hiziv n' en doa ket an nerzh.

War se, ur vaouez, eus toull dor he zi, a c'halvas :

— « Hosea, Joel, Amoz, hag ar re all, trempet eo ar soubenn ! »

Diouzhtu e teuas soñj da Alanig bezañ klevet an anvioù-se a-raok. Ya, hag e levr an Istor Santel. Desket en doa an anvioù-se, anvioù an daouzek Profed Bihan ; hag, — evel-se eo graet spered mab-den, — eñ hag en doa ankounac'haet trompil-

hoù Jeric'ho, a oa gouest da lavarout an daouzek anv hep faziañ : Hosea, Joel, Amoz, Obadiaz, Jonaz, Mikaz, Nahum, Habakug, Zefaniaz, Hagai, Zec'hariaz ha Malac'hi.

Piv oa an daouzek Profed Bihan, se ne oa ket diskleriet mat en Istor. Jonaz, evel just ; met Alanig ne oa ket gwall sur e oa an hevelep Jonaz a oa bet lonket gant ar pesk. (Ar Jonaz-se n'oa ket bihan.) Ne gonted netra diwar o fenn. Marteze dre ma oant ken bihan, n'o doa ket bet c'hoazh amzer d'ober netra.

Ar baotredigoù n'o doa ket selaouet o mamm. Houmañ a zeuas neuze.

— « Hosea, gant ar vezh ! » emezi, « ur paotr bras evel-se ! Te a dlefe reiñ ar skouer vat d'az preudeur. Ouzh petra emaoc'h o sellout evel-se ? »

Pa welas Alanig, avat, e chomas-hi da sellout ivez. Neuze, o tostaat hag o lakaat he dorn war e benn, e lavaras :

— « Petra a rez aze, paotrig ? »

— « Me, » a lavaras Alanig, « a zo o tont eus Jeric'ho. »

— « O, paotrig, paotrig paour ! » emezi, « deus ganin ! »

Alanig a chomas azezet.

— « Deus, » emezi, « n'eus ket a aon da gaout. Kollet ec'h eus da gerent marteze. Nag a draoù trist a weler bremañ ! Deus. »

Alanig a yeas ganti en dro-mañ, an holl baotredigoù war o lerc'h.

Ar soubenn a oa war an daol. Servijet e voe Alanig da gentañ, bugale an ti da c'houde. Goude ar soubenn e voe roet bara hag amanenn, hag echu. Ne reer ket a goanioù hir en tiegezhioù niverus.

Neuze e voe gwalc'het Alanig gant ar vaouez.

Goulenn a reas-hi e anv. Hec'h anv-hi, a lavaras, oa Noemi, hag e oa intañvez.

— « Evel-se, Alanig, » emezi, « te a oa o chom gant da gerent e Jeric'ho ? »

— « Ne oan ket, » eme Alanig, ha n' en doa ket c'hoant koulskoude da lavarout piv oa. « Aet e oan gant un dube da gas va moereb en ur baner d' am c'henderv. » (Fellout a rae dezhañ lavarout : aet e oan gant va c'henderv da gas un dube en ur baner d' am moereb.)

— « Ar paotrig-mañ a zo gwanaet un tammig e spered, aes a-walc'h eo kompren, » a soñjas Noemi ; ha ne reas mui a c'houlennoù.

— « Bremañ, » emezi, « bep noz, a-raok mont da gousket, ha goude lavaret ar pedennoù, e kontan un istor d' am bugale. Mar karez e chomi da selaou. »

— « Ne ran forzh, » eme Alanig.

— « Deus, » emezi, « vad a raio dimp treiñ kaoz. »

Ar pedennoù a voe lavaret. Tennet e voe an daou vank hir a oa dirak an daol da lakaat a-hed ar voger, renket warno an daouzek Profed Bihan hag Alanig ; ha Noemi a grogas gant :

## Istor ar briñsez sukr

Bez' e oa gwechall ur roue hag ur rouanez o devoa c'hoant bras da gaout ur bugel. Ar roue hag ar rouanez-se, ret eo lavarout, ne gavent mat nemet ar sukrachoù. Eus ar mintin betek an noz e vezent o tebriñ sukr ha chokolad, ha ne c'hellent ket mont da gousket hep ur voestad drajezennoù en o gwele. Pa vezent klañv, — ha klañv e oant alies, ha n' eo ket souezh, — ne felle dezho kemer netra nemet siros c'hwek ha regalis.

— « Diwallit, » a lavare dezho ar rouanez kozh, mamm ar roue, « diwallit ; keuz ho pezo deiz pe zeiz. » Met koulz e vije bet dezhi komz ouzh an nor pe ar prenestr.

Ur plac'hig a voe ganet d' an daou-se en diwezh, koantañ plac'hig a oa bet gwelet war an douar.

Kentañ tra a lavaras ar merc'hed a oa en-dro d' ar c'havell :

— « Koantat plac'hig ! Sellit, ruz-roz eo he c'hroc'hen ! »

Ar rouanez kozh a zeuas da welout ivez.

— « Lavaret em boa deoc'h ho pije keuz, » emezi d' he mab ha d' he merc'h-kaer ; « ar plac'hig-mañ n' eo ket e kig evel ar re all ; e sukr ne lavaran ket. »

An holl a skrijas o klevout kement-se. Ar medisin, a oa o tont er gambr, a sellas pizh ouzh ar bugelig.

— « E sukr eo, » emezañ, « ha ne fazian ket. »

Ar c'heloù a redas a-dost hag a-bell o doa bet ar roue hag ar rouanez ur verc'hig sukr.

Ar briñsez, koulskoude, a greske evel ar vugale all. Gwir eo, ne oa ket aes sevel anezhi, met ar roueed a c'hell ober pezh a vefe en tu all da c'halloud tud paour.

Ne c'helle ket bezañ gwalc'het gant dour. Ret e voe klask e stalioù an apotikerion un danvez da walc'hiñ ha na deuzfe ket ar sukr. Kavet e voe, nemet gwerzhet e oa ker.

Ne c'helle ket evañ ; roet e veze dezhi frouezh, ha c'hoazh, nebeut anezho.

Ret e oa teurel evezh ouzh ar pezh a zebre ; e berr, ret e oa teurel evezh outi noz-deiz. Rak n' eo ket hepken teuziñ a ra ar sukr ; terriñ a ra ivez ; hag ar gwashañ holl, e c'hell bezañ debret. Palez

ar roue a oa kozh, leun a logod hag a razhed. Ret e oa diwall ouzh ar re-mañ, ha ret diwall ivez ouzh ar chas, ar c'hizhier, al laboused ; betek ouzh ar vugale all, o dije bet c'hoant marteze da bokat d' ar briñsezig un tammig re alies.

Ne oa ket koant hepken e oa ar briñsez ; speredek e oa ivez, hegarat, sentus, fur, madelezhus ; he c'halon sukr a oa ur galon aour. Ha ret e oa dezhi bezañ kement-se. Pe vugel en dije gouzañvet pezh he doa da c'houzañv ? Arabat redek, arabat mont buan zoken, arabat mont er-maez, nemet pa veze brav-tre an amzer, — ha c'hoazh gant daou lakez o tougen ur gador-bortez war he lerc'h, dezhi da vont enni kerkent ha ma kouezhe an disterañ banne glav. Atav e oa : arabat ! arabat ! Ret atav chom sioul, ret atav derc'hel strizh d' ar reolenn.

Pa zeuas d' he zriwec'h vloaz e ranke, hervez al lezenn, dimeziñ.

Ar roue a reas sevel ar roll eus kement priñs yaouank, mab roue, a veve en amzer-se war ar bed ; hag holl e voent pedet da zont da welout ar briñsez.

Kalz a zeuas, ha pa ne vije nemet evit gwelout ur verc'h sukr. He c'havout a raent koant, speredek, ha pep tra all hon eus lavaret. Met hini n' en doa ezhomm anezhi evel pried.

— « Penaos, » a lavare ar roue hag ar rouanez d' ar briñsed-se, « ne fell ket deoc'h dimeziñ gant ur plac'h ken c'hwek ? »

— « Re c'hwek, » a respontent.

An dimezelled a servije anezhi a rae goap adreñv he c'hein.

— « Ret e vo, » eme unan, « kavout ur priñs chokolad. »

— « Pe ur priñs karamel, » eme un all.

— « Pe ur priñs nouga, » eme un all c'hoazh.

A-benn ar fin, ar roue hag ar rouanez a oa prest da reiñ o merc'h da n' eus forzh piv.

— « Bez' e vo atav unan, » a lavarent, « a gemero anezhi evit he arc'hant. »

Ha feiz, pa voe embannet e timezje ar briñsez gant n' eus forzh piv, n' eo ket unan a voe kavet, met kant mil hag ouzhpenn.

O welout se, ar briñsez, evit ar wech kentañ en he buhez, a yeas droug enni.

— « Asa ! » emezi, « evit piv e kemerer ac'hanon ? »

Hag evit ar wech kentañ en he buhez, ez eas kuit eus ar palez, hep lavarout da zen, hec'h-unanpenn, hep kemer na mantell na disglavier, daoust ma oa goloet an oabl.

Mont a reas da vale a-hed ur stêr. Biskoazh ne oa aet dre eno. Da gentañ, ne welas den ebet. Koulskoude, a-benn ur pennad, e welas ur paotr war-dro ugent vloaz, a oa o neuiñ er stêr.

Ar stêr-se, en un tu bennak, a oa leun a c'heot. Ar paotr, hep soñjal, a yeas da neuiñ en tu-se. Ne voe ket pell e pegas ur c'heotenn en e droad.

— « Skoaz din ! skoaz din ! forzh va buhez ! » a c'harmas ; « emaon o vont da veuziñ ! »

Ar briñsez en em lakaas da c'harmiñ ivez. Siwazh, ne oa den da respont.

Kavout a reas-hi ur brank sec'h war an douar. Hag astenn ar brank d' ar paotr. Hemañ a dapas ar brank. Hag an daou da sachañ, eñ diouzh un tu, hag hi diouzh an tu all. O sachañ hag o tisachañ evel-se, e sante ar briñsez he nerzh o vont diouti tamm-ha-tamm. Re a galon vat he doa evelkent da ziskregiñ diouzh ar brank. Pezh a dlee c'hoarvezout a c'hoarvezas. Ar paotr a reas ur

sachadenn kreñvoc'h eget ar re all : hag ar briñsez e-barzh an dour !

O kouezhañ evel-se e stroñsas ar brank ken start ma torras ar c'heotenn a zalc'he troad ar paotr. Hag hemañ da vont etrezek ar briñsez. A-benn ur c'hardeur e teuas a-benn da sevel war ribl ar stêr ha da zougen ar briñsez betek an douar.

— « Penaos ? » emezi, o tigeriñ he daoulagad, « n' on ket teuzet ? »

— « Teuzet ? » eme ar paotr.

— « Me 'zo ar briñsez sukr, » emezi.

— « Sukr ! » eme ar paotr o kemer he daou zorn en e zaou zorn, « n' oc'h ket muioc'h e sukr egedon. »

— « Ket e sukr ? » eme ar briñsez.

— « Un tammig ruz-roz eo ho kroc'hen, » eme ar paotr, « met e kig oc'h koulz ha me. Sellit ! zoken beg ho piz bihan n' eo ket teuzet. »

Har ar briñsez d' ar red d' ar palez :

— « Tad ! mamm ! n' on ket e sukr ! » emezi.

Neuze e voe gwelet gant an holl ne oa ket e sukr, ha ne oa bet biskoazh.

Ar paotr yaouank-se a oa mab ur roue, unan eus ar re a oa bet pedet, hag a oa o paouez degouezhout er vro.

Dimeziñ a reas gant ar briñsez. Bevañ a rejont eürus, hag o devoe kalz a vugale.

An istor-mañ, a gavit sot marteze, a zo ennañ ur gentel :

Ne vo ket lavaret deoc'h ez oc'h e sukr, a gredan. Met lavaret e vo deoc'h a-wechoù gant tud 'zo ez oc'h gwan, klañv, dispered, ha me 'oar, ha n' oc'h ket gouest d' ober an dra-mañ-dra. Na gredit ket an dud-se. Klaskit ober ar pezh a lavarer deoc'h ne c'hellit ket ober : da vat e teuio ganeoc'h peurliesañ.

PENNAD 11

# Foz al Leoned

An daouzek Profed Bihan a gouske holl en ur gwele bras. Alanig a voe lakaet en o c'hichen. Pa 'z eus lec'h evit daouzek ez eus evit trizek.

Antronez vintin, e-pad m'edo Noemi o naetaat an ti, e voent kaset holl er-maez da c'hoari.

— « Hag arabat mont pell, » emezi.

En em lakaat a rejont da c'hoari lammat. Hosea a ouie ober al lamm Faraon. Malac'hi, an hini bihanañ, ne ouie nemet en em harpañ war e zaouarn ha sevel un tammig e benn a-dreñv, o krediñ e lamme. Met kement a blijadur en devoa hag ar re all.

A-greiz-holl e voe gwelet tri archer o tont en ur c'harr-dre-dan, a yae goustadik gant ar ru. Alanig a redas da guzhat a-dreñv kein Hosea.

— « Sell ! Noemi, » eme ur vaouez (Noemi a oa d' ar poent-se o skubañ dirak he zi), « trizek bugel a zo ganeoc'h bremañ ! »

Bez' ez eus tud a rank kaozeal pa vije gwell derc'hel war o zeod. An tri archer a glevas, a reas

d' ar c'harr chom a-sav, hag a sellas pizh ouzh ar vugale.

Unan a welas Alanig, a ziskennas hag a bakas krog ennañ.

— « Hemañ n'eo ket evel ar re all, » emezañ.

— « Gwelomp, » eme unan eus e zaou gamalad ; hag e lennas war un tamm paper a oa gantañ, o sellout dre ma lenne ouzh Alanig.

— « Hennezh eo, » emezañ, « hennezh eo an hini en deus graet goap ouzh Herodez : blev du, daoulagad du, fri etre, genou etre, ment etre, botoù roget ; hennezh eo. »

Hag a-raok m' he doe Noemi amzer da lavarout « grik », e voe taolet Alanig e-barzh ar c'harr ; ha kuit, buan en dro-mañ.

Pebezh karr iskis ! edo Alanig evel en ur voest, pe gentoc'h en ur gaoued ; nemet ar barrennoù houarn a oa ken uhel ma weled un tammig eus an oabl hepken.

Piv oa an archerion-se ? Alanig n' en doa ket o gwelet a-raok. Mourroù (1) hir o doa, ha frioù tev, dres evel an archerion en teatr Polichinell e Brest da foar gouel-Mikael. Ha togoù evelto o doa ivez, togoù daougorn evel tog Napoleon. Ha komz a raent evelto, pa lavarent « frrri » e-lec'h «fri », ha « rrroget » e-lec'h « roget ».

Kalon Alanig, o lammat en e vruched, a drouze kement hag ar c'harr. En un taol e chomjont a-sav. Klevout a reas an archerion o tiskenn. Dor ar voest a voe digoret, Alanig tennet er-maez, ha lakaet evel ur pakad dilhad dindan vrec'h an hini brasañ eus ar baotred.

— « Aotrou Dariuz, » eme unan eus an archerion, « pelec'h emañ foz al leoned ? »

(1) mourroù : barv dindan ar fri.

— « Deuit, me a ziskouezo deoc'h, » eme un aotrou gwisket e du.

Dariuz ! foz al leoned ! E-giz Deniel e vije taolet Alanig er foz ! O vezañ ne oa ket ur sant evel ar profed, n' oa ket da gredin e teuje an ael en dro-mañ da serriñ o genou d' al loened gouez.

Koulskoude, Alanig en e galon a reas ur bedenn :

— « Mabig Jezuz... »

Ne voe ket hiroc'h ar bedenn, rak edo war ribl ar foz. Tri leon bras a lammas kerkent, o yudal.

— « Sell pegen kaer eo al leoned-se, Alanig ! » eme an archer a zouge anezhañ, ouzh e lakaat war an douar en tu-mañ d' ar barrennoù a rae tro ar foz.

Hag an tri archer da dennañ o mourroù hir hag o frioù tev en ur c'hoarzhin : ne oant nemet Loeiz, tad ha tontoñ Joz !

— « Tomm eo bet dit, » eme Loeiz.

— « N' em boa ket aon, » eme Alanig, a grene c'hoazh e holl izili.

— « Mat ! » a lavaras tad, « amzer da ziwiskañ an dilhad-mañ, hag ez aimp holl gant an aotrou Dariuz. »

Tad, Loeiz ha tontoñ Joz a yeas er c'harr da ziwiskañ o dilhad archer hag a zeuas er-maez, gwisket evel ma oant bemdez.

Tad ha mamm a oa bet ur wech o veajiñ e Bro-Veljik, hag o doa kaset kartennoù-post da Alanig. Unan a ziskoueze Liorzh al Loened en Antwerpen, hag e weled warni un okapi, a zo evel ur jirafenn, ul leue hag un azen mesk-ha-mesk.

En ul Liorzh al Loened e oant bremañ, hag an aotrou Dariuz oa rener al Liorzh. Gant e zilhad du, e dog ledan, du ivez, hag e gravatenn ruz

« lavalier », e oa heñvel-buhez ouzh an den a live taolennoù war an traezh e Morgad.

An Istor Santel adarre ! Petra a oa e Liorzh an aotrou Dariuz nemet loened an Testamant Kozh !

— « Deomp d' ober an dro, » emezañ, « hervez an urzh amzeroniezhel. »

Un den gouiziek-bras e ranke bezañ evit ober gant gerioù seurt-se. Alanig ne ouie ket petra oa « an urzh amzeroniezhel ». Marteze e felle d' an aotrou Dariuz lavarout e vije gwelet al loened koshañ da gentañ, hag ar re yaouankañ da c'houde.

En un ti bihan, en ur voest wer, e oa un naer vras. Marv oa. Met plouzet oa bet ha lakaet endro d' ur brank e-giz pa vije bet bev.

— « An Naer a gollas Eva ! » eme Dariuz.

Alanig a lavaras e vije bet bravoc'h pa vije bet lakaet un aval e genou an naer.

— « Den ne oar, » eme Dariuz, « peseurt frouezh a greske war ar wezenn e-kreiz Eden. Evidon-me a gredfe a-walc'h ne oant ket avaloù. Adlennit, mar plij. Geneliezh (1), pennad 3, rann 6. »

En ur gaoued er-maez eus ti an Naer e oa daou labous, unan du, ur vran (2), hag unan gwenn, ur goulm (3).

— « Ar vran hag ar goulm, » eme Dariuz, « a nijas kuit eus arc'h Noe. En em glevout a reont mat. »

Laouen e voe Alanig o welout ar maout a oa bet peget e gerniel er bod-spern en deiz ma felle

(1) Geneliezh : levr kentañ ar Vibl.

(2) bran : ar brini a zo laboused du, a weler bandennoù anezho dre-holl er parkeier.

(3) koulm : labous evel un dube.

da Abraham lazhañ e vab Izaag. Saveteet e oa bet eta, pe gentoc'h deuet en-dro d' ar vuhez.

Eus ur poull-dour leun a c'heot e teue ur ganaouennig ha na oa ket kaer :

— « Ko... ag ko... ag ko... ag... »

— « Kerzhomp goustadik, » eme Dariuz ; « marteze e welimp ar raned (1). Darn int eus ar re a voe kaset da gastizañ Faraon ha tud an Ejipt na felle ket dezho selaou Moizez hag Aaron. Ma sellit mat, war ar geot, e c'hellot gwelout darn eus ar c'hilheion-raden (2) a voe kaset goude ar raned. »

Ha dres, ur c'hilhog-raden a lammas war droad tontoñ Joz.

Ur skeudenn vaen a oa e-kreiz un dachennig leun a vleunioù.

— « Skeudenn al Leue Aour, » eme Dariuz, « heñvel ouzh an hini a voe graet gant Aaron. Al leue-mañ a zo e maen. N' omp ket pinvidik awalc'h da lakaat ober unan aour ; ha neuze, an hini maen-mañ n' eus ket da gaout aon ez afe gant al laeron. »

— « Sellit, an azen, » eme Alanig, « ha bugale war e gein. »

— « Azenez Balaam eo, » eme Dariuz ; « deuet eo kozh bremañ ; bugale a ya war he c'hein d'ober tro al Liorzh. E-giz-se e c'hounezomp un nebeut gwenneion. »

An azenez a oa tristik ; marteze dre na wele mui an Ael.

Kaset e voent goude se e-barzh un ti.

— « Amañ n' eus nemet eskern, » eme Loeiz.

— « Eskern leon Samzun, » eme Dariuz, « an

(1) ran : loenig a vev er poulloù-dour.

(2) kilhog-raden : amprevan hir e dreid, hag a lamm e-kreiz ar geot.

hini a rogas gant e zaouarn ; hag e kavas war-lerc'h se gwenan o devoa graet o mel e-mesk an eskern. Hag e-kichen e welit karvan (1) an azen ma lazhas ganti mil eus ar Filistined. »

En tu all eus an ti e oa ur mul hag a redas kuit p' o gwelas.

— « Mul Absalom, » eme Dariuz ; « ar re a zo hir o blev, diwallent da bignat war e gein. »

Ur wezenn a blege betek ur stêrig, un toullad brini war ar brankoù.

— « Ar brini, » eme Dariuz, « a vagas Eliaz e-kichen ar stêrig C'herizh. Lezomp foz leoned Deniel, hon eus gwelet, ha deomp dre amañ. »

Ar stêrig a rede a-dreuz ur prad bras betek ul lenn.

— « Al lenn-mañ, » eme Dariuz, « siwazh, ne welot ket ar pezh ho pije gwelet un nebeut sizhunioù 'zo enni : pesk Jonaz. Aet eo kuit, ne ouzomp ket penaos ; emaomp ouzh e glask ; unan eus al loened a denne ar muiañ a dud d' hol Liorzh ! »

— « Me 'oar, » eme Alanig, « pelec'h emañ ; emañ er Mor Marv ; lonket on bet gantañ en deiz all. »

— « A ? » eme Dariuz, seven ; — ha netra ken.

Un doare kloued, graet gant barrennoù houarn tev, a ranne al lenn-se diouzh ul lenn all.

— « Ha bremañ, » eme Dariuz, « brasañ, iskisañ, spontusañ loen-mor a zo bet biskoazh ; sellit, met na dostait ket re : al Leviatan ! »

Hag e-pad ma klaske ar re all gwelout, e lavaras :

— « Dre e fri e taol moged, tan dre e c'henou ; evel an heol e lugern e zaoulagad ; ken kalet eo e groc'hen, n' eus netra a c'hell e dreuziñ ; lakaat a ra an dour da virviñ gant e dommder. »

(1) karvan : eskern izelañ ar penn, warno an dent.

Ne oa nemet ur c'hein du hag ul lost war c'horre al lenn.

— « Kousket e seblant bezañ, » eme tontoñ Joz.

— « Bep mintin, » eme Dariuz, « e roomp dezhañ kloroform. »

PENNAD 12

# Palez Ester

Liorzh al Loened a ranke bezañ en ur gêr vras. Pa zeujont er-maez, ar pevar anezho, goude trugarekaat an aotrou Dariuz, e kemerjont un taksi.

— « Da balez Ester ! » a lavaras tad.

— « Penaos, » eme tontoñ Joz d'ar vugale, « hoc'h eus kavet al Liorzh ? »

— « Na mat na fall, » eme Loeiz.

— « Ne oa ket kement-se a loened, » eme Alanig.

— « Na diaes eo plijout d'ar vugale bremañ, » eme tad.

— « Re a filmoù a welont, » eme tontoñ Joz.

Karterioù paour o devoa treuzet, met a-nebeudoù e teue an tiez da vezañ kempenn ha naet. Dizale ne voe mui nemet tiez pinvidik. En diwezh e weljont un ti brasoc'h ha pinvidikoc'h c'hoazh : palez Ester.

— « Setu aze, » eme tad, « ar rouanez Ester o tont d'hon degemer, gant he fried, ar roue Ahasveruz. »

Ester a ziskenne ar pazennoù a oa dirak ar palez en ur hejañ he brec'h.

— « Saludit ar rouanez, » eme tad d'ar vugale. Loeiz hag Alanig a saludas. Gwall heñvel oa ar rouanez Ester ouzh tintin Fina, hag he fried, ar roue Ahasveruz, a zeue war he lerc'h, a oa gwall heñvel ouzh tontoñ Paol.

— « Deiz mat, » a lavare Ester, evel pa he dije o anavezet a-viskoazh. He mouezh hag he doare a oa dres mouezh ha doare tintin Fina.

— « Ne gav ket dit, » eme Alanig e pleg skouarn Loeiz, « ez eo tintin Fina ha tontoñ Paol an daou-se ? »

— « Tamm ebet, » eme Loeiz.

E pleg skouarn tontoñ Joz e reas an hevelep goulenn.

— « Huñvreal a rez, » eme tontoñ Joz.

An hevelep goulenn a reas a vouezh izel ouzh tad.

Tad a hejas e ziskoaz.

— « Iskis eo, » a soñjas Alanig.

An ti, pe ar palez, ne oa ket, gwir eo, heñvel ouzh hini eus tiez tintin Fina. Deuet oant e-barzh ur sal vras ; a-gleiz e wele Alanig ur sal-debriñ brasoc'h c'hoazh ; a-zehou ur sal gaer, kalz uheloc'h, ledanoc'h hag hiroc'h c'hoazh ; e don ar sal-se ur gador e lein ur skalier, evel skeudenn e Istor Santel.

— « Azezit, azezit, » eme Ester ; « azezit, Mordekai ; azezit, Benoni. Ar vugale a c'hell mont da c'hoari er porzh, pe ma karont gwell, aze ez eus levrioù gant skeudennoù, hag e c'hellont sellout outo da c'hortoz koan. »

Tontoñ Joz an hini eo a oa bet graet anezhañ Mordekai, ha tad Benoni. Mat ! se a oa evel pa c'hoarie Anna gant he merc'hodennoù, ma veze

divadezet holl dud an tiegezh, ha roet dezho bep a anv faltazi.

Alanig a yeas gant Loeiz da redek er porzh. Eno e oa Jorj, paotr ar c'harr-dre-dan, o kemmañ rod ur c'harroñs (1).

— « Deus da reiñ din dorn da sevel ar rodmañ, Zetar, » eme Jorj da Herri al liorzhour, a oa o tremen.

— « Dont a ran diouzhtu, Mehuman, » a respontas Herri.

Zetar ! Mehuman ! Petra a c'hoarie en ti-se ? War se e voe gwelet ar geginerez, Melani.

— « Melani ! Melaniii ! » a c'halvas Alanig.

Ne seblante ket klevout. Ma 'z eas Alanig betek dindan he fri.

— « Melani ! »

— « Abaoe pegoulz, » eme ar geginerez, « eo va anv Melani ? Gouzout mat a rit ez on Lea. »

— « Mela... — Lea, » eme Alanig, « n' ho pije ket ur mouchouer naet da brestañ din ? »

— « It da c'houlenn gant Ahinoam, » eme Lea-Melani.

— « Piv eo Ahinoam ? »

— « Ar plac'h-a-gambr. Disoñjet hoc'h eus ? »

— « Ahinoam ! » a c'harmas Alanig.

Ha Fant, plac'h-a-gambr tintin Fina, o lakaat he fenn en ur prenestr, a c'houlennas :

— « Petra 'zo ? »

— « Mat, Loeiz, » eme Alanig d' e genderv pa voe roet dezhañ ar mouchouer, « amañ ez eus tud farsus ! »

— « Ne c'hoariin ket ganit, » eme Loeiz, « ma rez goap ac'hanon. »

— « Goap ac'hanout ? »

(1) karroñs : karr kaer a c'hiz kozh.

— « Ne fell ket din bezañ anvet Loeiz, peogwir eo Jair va anv. »

— « Sell 'ta ; sell 'ta ! » eme Alanig.

— « Kiz Kiz ! » eme tontoñ Joz. o tont er-maez. Alanig a gredas e oa ur c'hi dre aze, hag a sellas a-dro-war-dro. Ne oa ki ebet.

— « Deus, Kiz ! deus, Jair ! Prest eo koan. » Mat ! Kiz a oa Alanig, hervez. (« Un anv bravoc'h, » a soñjas, « o dije gellet dibab din. »)

Ouzh taol e teuas, ouzhpenn tud an tiegezh, an dimezell Deziree, gant he fri hir, un tamm mat berroc'h, koulskoude, eget ma oa bet e Jeric'ho.

— « Me 'doufe, » a soñjas Alanig, « n' eo mui Deziree hec'h anv. »

Dres, Ester a lavare :

— « Setu amañ va dimezell-a-enor, Eliza. »

Ne oa war an daol nemet pladoù ha loaioù aour hag arc'hant. A zo gwelloc'h, ar pred a oa eus an dibab, tamm ebet evel an hini en doa graet Alanig en derc'hent e ti Noemi.

An dud vras a gomze etrezo. Alanig ne grede rannañ ger. Ne gomprene ket kalz a dra, hag i o komz eus tud n' anaveze ket, da vihanañ dindan o anvioù nevez. Me 'lavar deoc'h e tigore e c'henou koulskoude, met da zebriñ ha da evañ.

Un den a oa eno, hag a chome e-kichen an nor, evel o tiwall. Haman a raed anezhañ, hag e seblante bezañ mestr ar servijerion. An den-se a zisplije kalz da Alanig. E welet en doa a-raok en un tu bennak. Selloù du a rae ouzh an holl.

— « Ma vijen-me tontoñ Paol ha tintin Fina, » a soñjas Alanig, « ne garfen ket kaout hennezh em zi. »

Pa voe echu koan, tad, tontoñ Joz ha Loeiz a yeas d' ober un dro-vale. Alanig a voe gwelloc'h gantañ chom.

Ester, Ahasveruz hag Eliza, — ma felle dezho bezañ anvet evel-se, Alanig ne rae forzh, — a yeas er sal vras.

— « Kiz, arabat dit chom da-unan ; deus amañ ganimp, » eme Ester.

— « Petra, dimezell Eliza, » a lavaras Ahasveruz, pa voent azezet holl war gadorioù ken blot ma oa evel bezañ beuzet, « a lennot dimp henozh ? »

— « Ur gontadenn nevez, » eme Eliza.

— « Hag a dremen e pelec'h ? »

— « E broioù ar Sav-Heol, » eme Eliza.

— « Emaomp er Sav-Heol, » eme Ahasveruz ; « marteze ez eo an eil nozvezh ha mil eus ar Mil Nozvezh hag Unan, » a lavaras, o krediñ e oa speredek ; « gant piv eo bet skrivet ? »

— « Ganin-me, » eme Eliza, o ruziañ hag o stouiñ he fri hir.

— « Mat ! mat ! » a lavaras Ahasveruz, « me a garfe kaout mil skouarn hag unan evit selaou. » (Na seven eo tud ar Sav-Heol !)

Eliza-Deziree a zigoras ur c'haier, — heñvel ouzh kaieroù-skol Alanig, — hag he mouezh o krenañ un tamm da gentañ, e lennas :

## Istor ar Prins Zoroab ha Zelmira goant

Zoroab a oa mab roue Trebizond.

Kalonek e oa, yaouank ha kaer, dreist da holl baotred e oad dre berzhioù ar c'horf koulz ha dre berzhioù ar spered.

En amzer-se e veve e Trebizond ur priñs, Hazmarouk, a oa he merc'h Felma en oad da zimeziñ. Ur gaou e vefe lavarout e oa Felma divalav. Kre-

diñ avat, evel ma rae, e oa-hi koantañ plac'h yaouank ar vro ne oa ket gwir.

Koantañ plac'h yaouank ar vro ne chome ket pell diouzh Felma. E-mesk ar merc'hed niverus karget da ober war he zro, e oa ur sklavez anvet Zelmira. Ne oa ket ganet da vezañ sklavez. Bez' e oa, er c'hontrol, a wad roue. Nemet yaouank-flamm, e-pad ar brezelioù a rae priñsed Trebizond ouzh Bro-Iran, e oa bet laeret digant he zud, ha prenet gant Hazmarouk da servijañ e verc'h.

Zelmira a oa he daoulagad glas evel mor Kaspia e deizioù kaerañ an hañv ; he blev a oa melen evel an ed a gresk etre an Eufratez hag an Tigriz ; he dent a lugerne evel ar perlez a vez degaset gant al listri eus aodoù Bro-Indez ; he divjod a oa evel div rozenn dastumet e glizh ar mintin e liorzhoù Teheran ; he gouzoug hag he divskoaz a oa gwenn evel an erc'h war lein menezioù Bro-Dibed.

(Ne gomz ket eus he fri, a soñjas Alanig.)

Un deiz, Zelmira a oa aet da walc'hiñ listri aour he mestrez er stêr a dremene tost d'an ti. Ar priñs Zoroab, war e varc'h, a yeas d'ober un dro a-hed ar stêr. Gant tomm ma oa an amzer, en doa staget e loen ouzh ur wezenn, hag e oa azezet en disheol war ar ribl.

Zelmira a oa ur ouel war he fenn hervez giz merc'hed ar vro-se, ha na ziskouezont o dremm da waz ebet, nemet e vefe ar gwaz-se o fried pe ur c'har. O krediñ e oa hec'h-unan, e savas he gouel evit ober he labour.

Zoroab n'en devoa gwelet ur plac'h koantoc'h biskoazh. Chom a reas difiñv, o sellout outi, evel aet er-maez anezhañ e-unan gant ar souezh.

Ar marc'h a reas un trouz bennak. Zelmira, o

sevel he daoulagad, a welas ar priñs, a guzhas he dremm buan, hag a dec'has spontet.

O tistreiñ da balez e dad, Zoroab a soñje :

— « Piv eo ar plac'h-se ? Ha ne vefe nemet unan eus ar gweledigezhioù-se a vez kaset gant an Neñv da douellañ skiant an den ? Nann, n' on ket evit krediñ. E-lec'h teuziñ en aer, e-giz m' he dije graet ur weledigezh, ez eo tec'het gant an hent a ya eus ar stêr da di ar priñs Hazmarouk. Klevet em eus lavarout en deus Hazmarouk ur verc'h. Daoust hag hounnezh e vefe ? Met, ma vefe merc'h Hazmarouk, ha mont a rafe da walc'hiñ listri e-giz ur vatezh ? Al listri-se a oa listri aour. Marteze ne fell dezhi fiziout ar garg da walc'hiñ seurt listri prizius e den ebet ? Ne c'hell ket bezañ ur vatezh ar plac'h yaouank am eus gwelet. N' eus ket a vatezh a oar en em zerc'hel evel-se. Kerzhout a rae evel ur rouanez. Ha ken dereat ivez ! Kerkent ha m' he deus va gwelet he deus ruziet ha lezet he gouel da gouezhañ. Se kennebeut n' eo ket doare ur vatezh. »

Zelmira, diouzh he zu, a lamme kreñv he c'halon pa serras dor ti he mestrez war he lerc'h.

— « Piv eo ar paotr-se ? » a soñje ; « ur priñs e rank bezañ. Ha me dirazañ, dizolo va dremm ! Hag un torfed am eus graet ? N' eo ket un torfed, peogwir e kave din edon va-unan. Ha koulskoude, e tlejen bezañ taolet muioc'h a evezh. Evit piv en deus kemeret ac'hanon ? Va disprizañ a ra. Petra ra se ? N' on nemet ur sklavez, disprizet gant an holl. Perak e rafen forzh eus ar pezh a c'hell soñjal diwar va fenn ur priñs eveltañ ? Gant na daio ket da gontañ ar pezh a zo c'hoarvezet ! Kastizet e vefen gant va mestrez. O ! kastizet on a-walc'h o c'houzout ne c'hellan ket karout ur priñs na bezañ karet gantañ. Ne gomzo ket. Re uhel eo e

galon evit ober droug da zen, ha dreist-holl d'ur plac'h dister. Ar vadelezh a zo merket war e zremm. O ! Zelmira, Zelmira, petra a c'hoarvez ganit, pa gomzez evel-se eus unan n'anavezez ket ha na weli marteze mui biken ? »

Zoroab, avat, en devezhioù war-lerc'h, a glaskas gouzout hiroc'h diwar-benn tiegezh Hazmarouk. Lavaret e voe dezhañ he doa merc'h hemañ, Felma, ar brud da vezañ koant. Ken na voe mui e spered Zoroab an disterañ arvar e oa Felma a oa bet o walc'hiñ al listri aour. Komz a reas-eñ ouzh ar roue e dad eus ar garantez a greske nozdeiz en e galon ouzh an hini he doa dizoloet he dremm dirazañ. Ar roue, a felle dezhañ unaniñ e vab, pe gant merc'h Kalif Bagdad, pe gant merc'h ar Mogol Meur, a enebas da gentañ. Met o kompren e oa Zoroab o vont da gouezhañ klañv, hag o soñjal ivez e oa Hazmarouk un den a wad uhel, pinvidik ha doujet, ne nac'has ket pelloc'h.

Aozet e voe eta an dimeziñ. Ur gouel bras a voe graet e ti Hazmarouk.

Na pebezh glac'har evit Zelmira pa anavezas, er priñs a voe lakaet e zorn e dorn he mestrez, an den yaouank he doa gwelet e-kichen ar stêr ! Eno e oa-hi, ur sklavez paour, gant ar sklavezed all hag ar mitizhion, o servijañ tud an eured, ret dezhi selaou ar c'hanaouennoù laouen, ret dezhi, pezh a ranne muiañ he c'halon, gwelout an eürusted livet war dremm Zoroab, hag eñ azezet e-kichen Felma. Hec'h izili a grene, an daeroù a save en he daoulagad kaer. An holl a chome diseblant outi, ha ne c'helle na komz na mont pell diouzh an trouz da ouelañ.

Met he glac'har a voe marteze bihan e-skoaz glac'har Zoroab en nozvezh-se, p'en em gavas eunan gant an hini a oa bremañ e bried, ha pa sa-

vas houmañ he gouel. Er broioù-se, evel a ouzoc'h, ne vez aotreet ar gwaz nevez da welout dremm ar plac'h nevez nemet goude an eured. Felma a oa glas he daoulagad ha melen he blev evel he sklavez. Met a-hend-all e oant ken disheñvel an eil diouzh eben hag ur preñv-lugern diouzh ur steredenn.

Ne lavar ket an istor pezh a c'hoarvezas etre an daou-se, nemet Felma a gomprenas buan ne blije ket da Zoroab. Hi, a oa ken bras he fouge, en em gavas disprizet. Ar garantez he doa bet, — ma he doa bet biskoazh, — ouzh ar priñs a droas buan da gasoni.

Zoroab, diouzh e du, an dra-se a oa sklaer d' an holl, ne oa ket eürus. Debriñ a rae nebeut. Alies e kuitae an ti abred diouzh ar mintin da vont da chaseal, ha ne zistroe nemet diwezhat en abardaez, — pa zistroe. Rak a-wechoù, e-pad ur sizhun a-bezh, ne veze ket gwelet.

Bremañ, ne oa ket eürusted ar priñs, e dristidigezh ne lavaran ket, a rae poan da Zelmira. Ne ouie ket, — penaos he dije gouezet, — e oa en abeg dezhi e c'houzañve.

E-mesk sklavezed Felma e oa ur vorianez, hec'h anv Afra. Afra, a oa kozh hag un tamm sorserez, he doa gounezet fiziañs he mestrez dre ma veze atav prest da blegañ d' he disterañ froudenn.

Un deiz ma oa holl dud an ti oc'h ober ehan-kreisteiz, Zelmira, azezet e-kichen ur prenestr, a glevas ur gaozeadenn el liorzh dindani. Anavezout a reas mouezhioù Felma hag Afra, evito da gomz izel-izel. Koulskoude e komprene ar pezh a lavarent.

— « Dastumet em eus al louzeier, » eme Afra.

— « Henozh, pa zeuio ar priñs Zoroab, » eme

Felma, « e lakai ar c'hontamm (1) en e werenn. »

— « Ya, va mestrez, » eme Afra ; « teir gwerenn heñvel a lakain evel kustum, unan evidoc'h, unan evitañ, unan evidon. Ar c'hontamm a vo e gwerenn ar priñs. »

— « Arabat dit faziañ, » eme Felma.

— « Ne rin ket, » eme Afra. Ha Zelmira a grede he gwelout o vousc'hoarzhin en ur ziskouez he dent gwenn.

A-boan ma kave Zelmira an nerzh da soñjal.

— « Soñjal a rankan koulskoude, » emezi enni hec'h-unan, o kemer he fenn etre he daouarn. « Soñjal a rankan, ha saveteiñ, mar gellan, buhez Zoroab. O ! pebezh fallentez ! pegen skrijus ! penaos krediñ ? Ha me, sklavez ma 'z on, petra a c'hellan-me ober ? Ne welin ket ar priñs zoken. E kambroù ar merc'hed eo ret din chom. N' eus nemet Afra a gement a ve aotreet da vont gant va mestrez e kambroù Zoroab. Mervel a raio, araok din teurel ur sell outañ zoken. Nann. Se ne vo ket ; kentoc'h e roin va buhez. »

Ur menoz a darzhas en un taol en he spered.

Afra he devoa ur peroked, hag a gare evel ur bugel. Staget oa gant ur chadennig ouzh ur peul, ha den ebet nemet ar vorianez ne dostae outañ, ken fall e oa al labous-se.

En nozvezh-se, pa voe klevet ar priñs Zoroab o tistreiñ, — aet e oa, evel ma rae tost bemdez, d' ar chase, — Zelmira a dorras chadenn ar peroked, a nijas kuit el liorzh kerkent, nann avat hep bezañ roget kroc'hen tener brec'h ar sklavez yaouank gant e veg lemm.

Neuze e c'halvas Afra, o lavarout dezhi e oa tec'het al labous.

(1) kontamm : danvez pe louzoù gouest da lazhañ un den.

— « It d' e dapout, Afra, » emezi ; « kemer a rin ho lec'h e-kichen hor mestrez. »

E-giz-se e voe graet. E-pad ma rede Afra dre al liorzh da glask he feroked, Zelmira a yae d' ar sal ma tlee ar priñs hag he fried dont dizale.

Kentañ a welas, an teir gwerenn damleun, unan dirak kador Zoroab, unan dirak kador Felma, hag unan en ur c'horn evit ar sklavez.

Petra ober ? Kemmañ lec'h ar gwerennoù ? Lakaat hini ar priñs e-lec'h hini ar briñsez ? Pe veskañ an dourenn a oa e-barzh ur werenn gant dourenn ur werenn all...

(Ahasveruz a selaoue gant evezh.

— « Bez' e oa, » a droc'has amañ, — dre ma oa troet e spered da skiant an niveroù, pe dre ma oa kustum da lenn romantoù-polis, — « seizh doare d' ober : A, — B, — K, — AB, — AK, — BK, — ABK. »

— « Met, » eme Alanig, « Zelmira n' he doa nemet lavarout da Zoroab e oa bet lakaet kontamm en e werenn. »

Eliza a sellas outañ evel an dimezell Deziree er skol pa ne ouie ket e gentel. Ma sankas Alanig donoc'h c'hoazh en e gador.)

Zelmira a glevas tud o tont. Buan e kemmas lec'h etre gwerenn ar priñs hag an hini a vije bet da Afra.

En ur gaozeal, Zoroab e eve ; dizale e voe goullonderet e werenn. Petra a dremenas neuze e spered Felma ? O sellout ouzh Zelmira, e welas e oa c'hoazh leun gwerenn ar sklavez.

— « Evit, Zelmira, » emezi.

— « Va mestrez, » eme Zelmira, « n' em eus ket a sec'hed. »

— « Evit, pa lavaran deoc'h, » eme Felma.

— « Va digarezit, » eme Zelmira, he mouezh o krenañ.

— « Gourc'hemenn a ran deoc'h evañ, » eme Felma, droug o vont enni.

— « Evit 'ta, » eme Zoroab neuze o vousc'hoarzhin hegarat, « d' ober plijadur d' ho mestrez. »

Ar wech kentañ e oa ma komze Zoroab outi. O, p' en dije gouezet pebezh spont a lakae e gomzoù e spered ar plac'h paour !

Sevel a reas-hi ar werenn.

N' he doa ket soubet mat he muzelloù en dourenn ma kouezhe d' an douar, yenijenn ar marv o skornañ ar gwad en he gwazhied.

— « Petra ? » a c'harmas ar priñs, o taoulinañ dirazi hag o tennañ ar ouel a-ziwar he dremm.

E-pad ur pennad e chomas-eñ evel un den skoet gant ar gurun.

— « N' eo netra, » eme Felma ; « va sklavez en em gav diaezet... »

Zoroab a reas dezhi tevel gant ur sell. Muzelloù Zelmira a fiñvas.

— « Priñs, » emezi, « emaon o vervel, ha mervel a ran laouen, pa 'm eus saveteet ho puhez. Doue da reiñ din hepken an nerzh da lavarout deoc'h diwall ! An dourenn am eus evet, priñs, a oa bet lakaet evidoc'h ; kontammet eo bet war urzh ho kwreg. Ho karet em eus adal an deiz m' ho kwelis e-kichen ar stêr. Dre ar garantez-se e touan e lavaran ar wirionez ! »

— « A, Zelmira, » eme Zoroab o kemer anezhi etre e zivrec'h, « Zelmira, va muiañ-karet ! Soñjal ne c'hellan anzav ouzhoc'h va c'harantez nemet d' ar poent m' emaoc'h o vont diouzhin, me a oa ho skeudenn noz-deiz em c'halon ! C'hwi eo,

Zelmira, a felle din kaout evit pried ! C'hwi eo, va c'hlevout a rit ? »

Zelmira a glaskas komz ur wech c'hoazh. Met he muzelloù a oa deuet evel maen. Sellout a rae ouzh Zoroab, ha ne zistroas ket he sell diwarnañ betek an analad diwezhañ.

— « Itron, » eme ar priñs d'e wreg, « va dlead hervez al lezenn a vefe ho lakaat da vervel. Ur c'hastiz re c'hwek e vefe deoc'h ar marv, avat. Mont a reot, itron, da zougen ar boan d'ho torfed en ur c'hastell am eus, du-hont e menezioù Kaokaz, ma ne welot biken den ebet. Evidon, ne vo mui a beoc'h war va spered keit ha ma vin e buhez. »

Ar priñs Zoroab a voe lazhet a-raok diwezh ar bloaz-se en un emgann, o vezañ en em daolet evel ul leon e-kreiz bagadoù an enebour.

PENNAD 13

# Tour Babel

Pa voe echu al lennadenn, e voe kavet e oa Ester, — da lavarout eo tintin Fina, — kouezhet kousket war he c'hador-vrec'h.

An dimezell Deziree a serras he c'haier en ur stardañ he muzelloù.

Tontoñ Paol, nec'het o welout se, a glaskas bezañ div wech seven hag a reas ar brasañ meuleudioù eus istor Zoroab ha Zelmira.

— « Un istor tennet eus ar vuhez eo, » eme Deziree gant un huanadig.

Da soñj e teuas da Alanig en doa klevet mammgozh o kontañ penaos e oa bet an dimezell Deziree tost da zimeziñ gant un ofiser eus ur rejimant a Vrest, nemet an den-se en doa kemeret da bried merc'h pinvidik ur marc'hadour.

Alanig, evitañ da gaout c'hoant da ouelañ o soñjal e marv kriz Zelmira, en doa c'hoant ivez da gousket. Kaset e voe d' e wele.

Lakaet e voe e-unan-penn en ur gambr vras ; e-kreiz ar gambr ur gwele bras ; e pep korn d' ar

gwele ur peul koad kizellet ; war-c'horre, un daez evel ma vez douget en iliz a-us d' ar Sakramant ; ha gouelioù staget ouzh an daez.

Serret e voe ar gouelioù a bep tu. Hag Alanig en em roas da gousket, evel en ur gambr vihan e-barzh ar gambr vras.

Ne gouskas ket mat. Ne rae nemet treiñ-distreiñ ha ruilhañ eus un tu d' an tu all. Dihuniñ a reas en diwezh. Noz a oa c'hoazh anezhi. Nemet er gambr, — souezhus an dra-se, — e oa ur c'houlaouenn-goar war elum. Trouz a gleve ivez. Unan bennak o kerzhout, goustadik, evel war vegoù e dreid ; o tont etrezek ar gwele. Ar gouelioù a-gleiz dezhañ a voe digoret un tammig. Hag e welas...

Hag e welas Haman, mestr ar servijerion, en e sav dirazañ ; ur mousc'hoarzh spontus oa war e zremm ; ur gontell lemm a lugerne en e zorn.

Hag en un taol en devoe soñj pelec'h en doa gwelet hennezh a-raok : adjudant archerion Herodez !

An den a savas e gontell, a chomas difiñv ur pennad ; ha neuze, hep lavarout ger, ken buan hag ul luc'hedenn, a skoas.

Met buanoc'h c'hoazh, Alanig a oa lammet diouzh ar gwele, ha dre ar prenestr, hag er-maez.

Ar gambr, a drugarez Doue, a oa e traoñ an ti. Alanig a gouezhas, skañv evel ur c'hazh, war e dreid ; ha da redek dre al liorzh.

O treiñ e benn e welas Haman o lammat ivez dre ar prenestr. Edo o tont war e lerc'h.

Ar paotrig, en e roched, e dreid noazh, a glaskas c'hoari toull-kuzh e-mesk ar bodoù. Met an den a yae buan-buan, evel pa vije bet gantañ botoù a 'nav-lev-bep-pazenn. En ur penn d'al liorzh e oa ur gloued. Hag Alanig d' en em silañ

etre ar barrennoù. An adjudant a oa re dev da dremen. Hag eñ o klask pignat dreist ar gloued, a oa uhel-tre, Alanig a dennas e deod dezhañ.

Met da belec'h mont ? Kerzhout a reas eeun dirazañ, a-hed un hent bras a gase betek un tour. Alanig a anavezas diouzhtu an tour-se, a oa ar skeudenn anezhañ war e levr : Tour Babel ! Ha da vont etrezek ennañ.

An deiz a oa o tarzhañ, hag e weled lein an tour sklerijennet brav gant bannoù kentañ an heol. Degouezhet oa en hanter hent, pa glevas en a-dreñv « toump-toump » botoù pounner an adjudant. Deuet oa a-benn da vont er-maez eus al liorzh !

En daou du d' an hent, ne oa nemet mogerioù. Na toull, nag hent-karr, na gwenodenn. E-giz-se ez ae betek an tour.

Tour Babel, evel ma oar an holl, a oa graet e stumm krogen ur velc'houedenn-grogennek (1), da lavarout eo e oa un hentig o treiñ en ur strishaat betek al lein.

Alanig, ret-mat oa dezhañ, ur wech degouezhet e traoñ an tour, en em lakaas da bignat. Dizale e voe an adjudant o pignat war e lerc'h. Ma vije bet ur maen, pe un tamm koad da lezel da gouezhañ war e benn ! Ne oa netra. An hent-tro a oa ken kalet ha ken naet ha skalier un tour-tan.

Treiñ, treiñ ; pignat, pignat ; trouz treid Alanig ha trouz e anal ; hag izeloc'h trouz anal an archer ha trouz e votoù. Izeloc'h ? Ne oa mui ken izel-se ; an den a c'houneze warnañ. Ar paotrig a rankas chom a-sav : edo e lein an tour !

E venoz a oa, kerkent ha ma teuje an adjudant,

(1) melc'houedenn-grogennek : loenig, daou gornig war e benn a c'hell astenn-diastenn, hag a zoug e di war e gein.

tremen, ma c'hellje, etre e zivhar ha diskenn d' ar red, evel m' en doa pignet. D' ar poent-se, un dra bennak a fraoñvas en oabl hag ur skeud du a zeuas etrezañ hag an heol.

Ha setu un helikopter o touarañ war lein an tour, an nor o tigeriñ, hag Alanig sachet e-barzh dres dirak penn an adjudant, a oa o lammat warnañ gant e gontell.

En helikopter e welas an tiegezh a-bezh : tad, mamm, tad-kozh, mamm-gozh, tontoñ Joz, Mai-Von ; Loeiz a oa ar sturier ; Anna, mar plij, ostizez (1) an aer.

— « Emaomp o vont d' ar gêr, » eme Mai-Von, « ha n' eo ket re abred ! »

Gwisket e voe Alanig, gant dilhad a voe kavet en ur valizenn. Anna a zegasas dezhañ kafe tomm.

A-boan ma weled c'hoazh Tour Babel, pell-pell a-dreñv. Menezioù a dremene dindano ; neuze ur blaenenn ; ha neuze ar mor : ar Mor Kreizdouarek.

Alanig a gouskas ur pennad. Dihunet e voe evit gwelout Aten, an Akropoliz hag ar Partenon. Goude se e teuas ar mor adarre. Goude se o devoe plijadur o tizoleiñ, an eil war-lerc'h eben, kêrioù Bro-Italia : Naplez hag ar Vezuv, Rom ha bolztoenn iliz Sant-Per, Florañs ha Jenoa. An Alpoù, gwenn-holl gant an erc'h, en em astennas a-zehou dezho. Bro-Brovañs ha Bro-C'hall a voe treuzet buan. Ha setu Breizh ! Naoned, Sant-Nazer, Ar Baol, ar Mor-Bihan, Karnag, Kiberen, An Oriant, Kemperle, Kemper, Kastellin, Landevenneg, Plougastell. Ha du-hont lenn Vrest hag ar Vilin Wenn !

(1) ostiz : an neb a zegemer an dud hag a ra war o zro.

— « Emaomp o tiskenn, » eme Anna ; « stagit ho kourizoù ! »

N' he doa ket lavaret mat ma voent holl taolet an eil war egile, bern-war-vern. Ur stroñs spontus ! Ar sturier en doa graet ur fazi ! Aet ar c'harr-nij da stekiñ ouzh unan eus siminalioù an ti-poultr !

Hag Alanig a gouezhas, a gouezhas... hag en em gavas en e wele.

PENNAD 14

# Paradoz an douar

Frotañ a reas e zaoulagad, ha sellout a-dro-war-dro.

E gambrig a oa dres evel en deiz all, pa oa aet kuit. Pe gentoc'h, a oa dres evel en derc'hent. Rak un huñvre eo en doa graet.

An nor a zigoras, hag Anna, ur bern c'hoarielloù etre he divrec'h, a redas e-barzh ar gambr :

— « Deiz Nedeleg ! deiz Nedeleg ! » emezi. « Sell, Alanig, ar Mabig Jezuz en deus lennet va lizher ! »

— « Goulenn gant da vreur penaos emañ, » a lavaras Mai-Von, o tont gant ur sailhad c'hlaou d' ober tan.

— « Me a zo yac'h, Mai-Von ! » eme Alanig. « N' on mui klañv ! » a lavaras da vamm-gozh, a oa deuet ivez o klevout e vouezh.

Hag eñ ha redek betek siminal ar gambr vras, rak dre eno e tiskenne ar c'hoarielloù, « dre ma 'z eo re vihan ar siminalioù all d' ar Mabig Jezuz da dremen, » e-giz ma lavare Anna.

E votoù a oa dirak an oaled. E-barzh unan e oa ur vagig-dre-dan, e-barzh eben ul levr, « Sindbad ar Martolod » ; hag e-kichen, un arc'h Noe, dres heñvel ouzh an hini en doa gwelet e Brest, hag en doa bet kement a c'hoant dezhi.

E vamm, e dad, e dad-kozh ha tontoñ Joz a oa deuet da welout, ha zoken Loeiz, en doa koulskoude kalz d' ober o renkañ ar soudarded nevez bet roet dezhañ da greskiñ e arme.

— « An arc'h-mañ, » eme Alanig, « ne vo ket bras a-walc'h evidomp holl, kentañ tro a raimp war ar Mor Marv. »

— « Petra lavarez ? » eme e vamm.

— « Ar paotr-mañ, » eme e dad, « a rank atav bezañ klañv. »

— « N' en deus ket doare da vezañ, » eme tontoñ Joz.

Met Alanig ne reas nemet c'hoarzhin, o tigeriñ dor an arc'h hag o tennañ er-maez al loened evit o c'hontañ.

— « Kae buan d' en em wiskañ, » eme mamm-gozh, « hag e c'helli c'hoari goude. »

Met a-raok sentiñ, Alanig a reas ur sell ouzh ar c'hraou Nedeleg. Kaer e oa evel en derc'hent. Ha koulskoude, koulskoude, aes oa gwelout e oa an holl skeudennoù-se e plastr. Ne fiñvent ket. Ar re a oa daoulinet a chome daoulinet ha ne seblantent ket kaout c'hoant da sevel. Ar c'hañval ne heje ket e benn zoken. Ar soudard war e varc'h a oa atav e sabrenn gantañ, savet uhel, ha ne ziskenne ket. Ar marc'h a oa atav prest da lammat. Met a-raok ma lammfe e vefe ret gortoz pell. Hag an hent, an hent a gase da vro an Tri Roue, d' ar Mor Marv, da Jeric'ho, da balez Ester, da Dour Babel, an hent-se ne oa nemet un tamm lien, ha berr c'hoazh, goude holl.

— « Hast buan 'ta, » eme Mai-Von ; « me 'glev tontoñ Paol ha tintin Fina o tont, ha n' oui ket gwisket ! »

Hanter wisket oa hepken pa zegouezhas tintin Fina, gant kalz a drouz, a bokoù hag a c'hoarzhadennoù evel kustum, ha tontoñ Paol, evel kustum, war he lerc'h.

Da greisteiz e voe graet ur pred war an ton bras, gant a bep seurt traoù mat da zebriñ. Ne voe roet da Alanig nemet tammoù bihan « gant aon na gouezhfe klañv adarre ».

E-pad ma oant holl laouen o kaozeal, Alanig ne lavare ket kalz a dra. Gant kement a oa c'hoarvezet abaoe an derc'hent e oa e spered.

Unan bennak a gomzas eus ar skol. Alanig a soñjas en dimezell Deziree. Bremañ n' en dije ket kement a aon razi marteze. Bremañ e ouie he doa ur galon vat.

— « Daoust hag e kontin dezho va huñvre ? » a c'houlenne outañ e-unan an holl amzer.

Mat! kontañ e huñvre a reas a-benn ar fin. An holl a voe souezhet. Graet e voe anezhañ « Alanig an Tri Roue » gant tintin Fina diwar an deiz-se, pezh a blije hag a zisplije dezhañ war un dro.

# TAOLENN


1. Ar c'hraou Nedeleg .................. 7
2. Tintin Fina ........................ 17
3. Oferenn an Hanternoz ............... 31
4. An Tri Roue ........................ 41
5. Lazhadeg an Inosantezed ............ 49
6. Pesk Jonaz ......................... 59
7. Arc'h Noe .......................... 69
   (gant Istor gwir ar c'had hag ar vaot) 74
8. Sorserez Endor ..................... 79
9. Mogerioù Jeric'ho .................. 89
10. An daouzek profed bihan ........... 105
   (gant Istor ar briñsez sukr) ........ 106
11. Foz al Leoned ..................... 113
12. Palez Ester ....................... 123
   (gant Istor ar Priñs Zoroab ha Zelmira goant) ........ 127
13. Tour Babel ........................ 137
14. Paradoz an douar .................. 145